# IMITATION

## HOR SALVER

# JESUS-CHRIST,

LEQUEET E BREZONEC

*Gant ur Bælec eus an Escopti Querne.*

PEMPET EDITION.





E QUEMPER,
E ty E. Blot, Imprimêr an Autrou'n Escop.
— 1835. —



*Nous autorisons M.* Blot, *notre Imprimeur, à réimprimer le Livre intitulé* IMITATION HOR SALVER JESUS-CHRIST.

Quimper, le 14 Août 1824.

**† J.-M. DOMINIQUE, Évêque de Quimper.**

## AVIS
### D'AL LENNER.

Levr *Imitation Jesus-Christ* a gompren ar pez a so a barfeta er religion gristen; hac hon instrui a ra gant un douceder, gant un onction pehini a ravia ar galon, en hevelep-fæçonn ma seblant beza quent inspiret gant ar Speret-Santel, eguet beza composet gant un den mortel.

Petra bennâc ma zeo al levr precius-mâ dreist an oll meulendion a onfe da rei dezàn, ez ê mad raporti amâ darn eus ar pez o deus lavaret aneza personachou notabl dre o doctrin, dre o dignite, ha dre ar santelez eus o buez.

Ar C'hardinal Bellarmin a lavare ez oa al levr au excellanta hac an edifianta; ha penaus petra bennâc m'en devoa e lennet meur a veich, er c'have bepret nevez,

e sante bepret oc'h e lenn ur gonn-
tamant vras en e galon.

Ar C'hardinal Baronius a lavare alies
nans ar re o devoa o c'halon disposet
ad ne lennent morse levr Imitation Jesus,
p tenna ur profit bras aneza.

Sant Ignaç, fondator eus an tadou Je-
itet, a lavare en devoa anavezet, dre e
perianç propr, penans o tigueri al levr-
â, e cave bepret ennâ ar santimanchou
ac ar maximou a bere en devoa ezom,
ervez an disposition pebini en em gave.

Cals a dud vertuzus o deus disclæriet
enanz, pa o devoa ur boan speret, pe
n affliction bennâc, n'o devoa nemet lenn
r c'henta chabist en em bresante, hac en
n gavent quer buan e peoc'h, ha consolet.

Ne ve fin ebet ma falfe din rapporti an
ll menlendiou en deus recevet, hac a
ceo bemdeiz all levr admirabl-má.



## AR FEÇOUN VAD
### DA LENN AL LEVR-MA,
#### EVIT PROFITA ANEZAN.

*Ententit ar memes tra eus an oll Levriou-all a zevotion.*

**Da** guenta, coumancit ho lectur gant un intantion vad, evit ho profit spirituel. Savit ho calon varzu Doue, ha goulennit digantà sclærigen evit compren ar pez a lavar deoc'h, hac a c'houlen digueneoc'h.

Lennit-èn gant attantion, heb en em hasta; en em arretit un neubeut var ar pez a raï mui a impression var ho calon, ha quemerit ar resolution d'e bratica gant graç Done.

*Quemense ne c'houlen nemeur a amser. En ur moumend, ha dre un huanad eus ho calon e illit ober pep-hini eus ar poènchou-má.*

## AVERTISSAMANT.

---

*Evel ma queffot el Levr-mâ guerzigou pere a ve marteze diez deoc'h da entent, ez ê bet cavet a-propos lacât amâ an explication anezo, evit ma o c'homprenot facilamant.*

---

*Renquet int hervez an Alfabet, evit ma ellot o c'havout æzoc'h hu buhanoc'h.*

---

*Adversite*, da lavaret eo, fortun control, goall fortun, pe autramant trubuil, droulanz.

*A eoc'h*, da lavaret ê, var c'horre, dreist, a zioc'h, a us.

*Amour prop*, da ouzout ê, re a garantez evit e-unan, inclination secret pehini a ra da un den en em clasq e-unan er pez a ra; clasq e gountantamant hep-quen.

*Arc'h a alianç.* An Arc'h a aliançe a oa ur c'houffr pe ur c'hustod e pehini e conserver an diou Daulen eus al Lesen roet gant Doue da Voïses, ha darn eus ar Mann celestiel, gant pehini oa bet maguet ar bobl a Israël en desert.

*Attaich evit un dra,* da lavaret ê carantez, caout e galon stag ous un dra.

*Componction,* glac'har eus e bec'hejou.

*Den coz. An den coz a vef c'hoas enoc'h,* da lavaret ê, n'hoc'h eus quet trec'het c'hoas ar goal inclination gant pebini oc'h ganet.

*Disinteresset. Un den disinteresset,* un den pehini ne glasq quet e brofit e-unan.

*Din. Din da veza caret,* a vilit beza caret.

*Dissipet,* dibarfet, distret, dişonch.

*Divin. Consolation divin,* consolation a zeu digant Doue.

*Eclat,* lufr, squeud.

*Edifiant*, squezrius, a exempl vad.

*Exilet*, forbanet, forbaniset, casset eus ar vro.

*Expia a bec'hejou*, satisfia evit e bec'hejou, ober pinigen evit e bec'hejou.

*Humen*, *Consolation humen*, ar consolation a recever digant an dud.

*Impi*, indevot, disevot, libertin, fallacr, heb feiz ha religion.

*Infinit*, n'en deus fin ebet, dreist musul heb musul.

*Inquiet*, direpos, nec'het, ambarasse.

*Inquietud*, nec'h, chagrin encres.

*Intellijanç*, ententamant, ententidiguez, anaoudeguez, sclærigen.

*Mann*, ar mann a oa ur boed delicius ha miraculus, pehini a goueze eus an Eê. evit maga ar bobl a Israel en desert, epad daouuguent vloaz.

*Neant*. *Anaout hon neant*, anaout ne domp netra, ez omp deut a netra.

*Objet. C'hui, va Doue, a so an objet eus va oll desirou*, da lavaret ê, chui, va Doue, a zesiràn hepquen.

*Onction. Grit din, va Doue, dre an onction eus ho craç, souffr gant joa an afflictionou a erru guenê;* da lavaret ê, grit din, dre ar vertuz hac an douçder eus ho craç, souffr gant joa, etc.

*Passionou*, inclinationou.

*Passion direglet*, goal inclination, inclination disordren.

*Privet. Pa vezomp privet a bep consolation*, da lavaret ê, pa n'hon eus consolation ebet. *Ar pec'het marvel a zeu d'hor priva eus a c'hraç Doue;* da lavaret ê, a ra deomp coll graç Doue.

*Protector. Hor Protector*, hor patron, an hini hon difen.

*Protegi*, divoal, diffenn, miret.

*Recueilli. En em recueilli*, antren en e interior, en diabars eus e galon evit selaou mouez e goustianç, ha clevet hini ar Speret-Santel.

*Relachi. En em relachi*, lentaat, a diegus, lezirec.

*Repuignanç. Souffr gant repuig-nanç*, souffr dre boan, en despet omp.

*Resina. En em resina da volontez Doue*, beza countant eus ar pez a ch gant Doue. En em lacât, en abandoni etre daouarn Doue.

*Sansualite*, inclination da goun-iti e squianchou.

*Sansuel. Plijadurezou sansuel*, pli-juriou ar c'horf.

*Sex diffarant*, goaz ha maoues a eus a ur sex diffarant.

*Suffisant*, a so avoalc'h.

*Temporel. Madou temporel*, madou bed-mâ, madou terrien, madou badount nemet un amser.

*Vigilanç*, evez bras, sourci bras, ls a acqued.

*Zêl ardant. Caout ur zêl ardant a broculi gloar Doue*, da lavaret ê, out un desir bras, c'hoant bras a vezo Doue meulet ha glorifiet.

# AVIS.

BEZA ez eus el Levr-mâ meur a chabiat hac a so hir; rac-se ez è bet laqueet e meur a blaç ar merq-mâ ( ✵ ) evit ma allot æchui eno ho lectur, mar quirit.

Guell eo lenn nebeut a dra ha medita var ar pez a lennit, evit ne d'è lenn cals, hep reflexion ebet.

Alies e queffot e dion pe deir linen pe-a-dra d'en em edifia, ha memes da ober ar sujet eus ho meditation pe oresoun.

Al levr admirabl-mâ a so setansus meurbet, hac a gompren cals a draou e nebeut a gomsou. Hènvel eo ous un donr precius a hehini ur berad hepquen en deus cals a nerz hac a vertuz.





# AR G'HENTA LEVR

## EUS AN IMITATION

# JESUS - CHRIST.



### CHABIST QUENTA.

*eo imita* JESUS-CHRIST, *ha dispri-*
*jout an oll vaniteou eus ar bed.*

nep em heul-me, ne guerz quet en devaligen.

a c'homsou-mâ a so comsou JESUS-
RIST, dre pere e teu d'hon aver-
a ha d'hon exhorti da imita e
ez hac e actionou, mar fell deomp
out ar guir sclerigen, ha beza
ivret eus an dallentez eus hor
alon.

Hor c'henta hac hor brassa sourci a dle beza eta consideri ha contempli buez Jesus-Christ.

Ar pez a zesq deomp hor Salver e-unan a so guelloc'h hac excellantoc'h evit quement a ell disqui deomp ar Sænt; ha ma vemp leun eus e speret, e cafemp un douçder hac ur mân celestiel cuzet en e Zoctrin divin.

Mæs allas! cals a dud a glev alies prezeg an Aviel, hep santout o c'halon nemeur touchet, abalamour n'o deus quet speret Jesus-Christ.

An nep a fell dezâ compren mad comsou Jesus hac o saoüri, a dle en em applica da renta e vuez hènvel ous e hini.

Petra servich deoc'h parlant gant loquanç eus ar Misteriou divin, ma n'hoc'h eus quet an humilite, hep pehini e tisplijit da Zoue?

Ne d'ê quet ar c'homsou nac an discoursou caër eo a rent an den santel hac agreabl da Zoue, mæs ur vuez leun a vertuz.

Guell eo santout en e galon ar

gontrition, evit ne d'ê gouzout he explica parfetamant.

Pa ouzac'h ar Scritur santel oll dindan evor, hac oll Levriou ar Filosophet, da betra e serviche quemense deoc'h hep ar garantez ha graç Doue!

Pep tra a so vanite, nemet caret Doue hac e servicha.



Ar brassa furnez eo labourat da verilout an Eê dre an disprijanç eus ar bed.

Vanite eo ha follentez clasq madou pere ne ellont quet padout pell: na laquaat e fizianç enno.

Follentez eo caret enoriou ar bed, a clasq en em huelaat dreist ar re-ll.

Follentez eo heul an inclinationou ireglet eus ar c'horf, ha caret plijadurezou evit pere e vesor un deis punisset rigourusamant.

Follentez en desirout beva pell, e en em lacaat nebeut e poan da ndui ur vuez vad,

Follentez eo en em occupi hep quen eus ar vuez presant, hep songeal er vuez da zont.

Follentez eo caret ha clasq gant pres plijeadurezou pere a dremen evel ur squeud, ha chom hep poania evit meritout un eürusdet pehini a bad eternellamant.

Songit alies er virionez-mâ, penaus quement mad a ouffac'h da bossedi, ha quement tra gaër a ouffac'h da velet pe da glevet er bed, ne ouffent quet ho contanti parfetamant.

Distroït eta ho calon dious an traou visibl, evit caret ha clasq ar madou invisibl.

---

## EIL CHABIST.

*Ret ê caout ur santimant humbl ac'hanomp hon-unan.*

Pep den naturelamant en deus c'hoant da ouzout : mæs petra servich ar squiant hep dougeanç Doue ?

Ur païsant humbl, pehini a servich Doue ervad, a so guel evit ur Philosof glorius, pehini neccupet oll o consideri penaus e tro ar Steret en Eê, a neglich ar sourci eus e silvidiguez.

An nep en em enef ervad, en em zisprich e-unan, ha ne gar quet beza meulet gant an dud.

Pa ouffen quement tra a so er bed, ma n'em eus quet ar garantez, da betra e servicho din va oll squiant dirac Doue, pehini am barno ervez ma œuvrou.

Ar squiant hac al loquanç eus a un den ne rentont quet e Ene contant; mæs ar vuez vad a rejouis ar galon; hac ar goustianç pur ha næt a ro ur fizianç vras e Doue.



**Seul** vuy a vad a ouzoc'h, seul rigourussoc'h e viot barnet, ma ne d'ê santeloc'h ho puez.

**N'**en em c'hlorifiet quet eta evit ar speret, pe ar squiant pe an ingin a illit da gaout: ho pezet quent

aoun ne raec'h quet un usaich mad anezo.

Mar sonch deoc'h e ouzoc'h cals a draou, gouzit erfat ez euz c'hoas cals davantaich pere ne ouzoc'h quet.

Na rit quet an den savant: maes accusit quent hoc'h ignoranç.

Elec'h en em breferi d'ar re-all, songit quent ez eus cals pere a so habiloc'h evidoc'h, ha pere e deus mui a sclerigen e Lesen Doue.

Mar c'hoantaït e ve util ha profitabl deoc'h ho squiant, na glasquit quet beza anaveet, ha desirit tremen evit netra.

Ur furnez hac ur berfection vras eo en em estimout netra e-unan; hac estimout cals ar re-all.

Ar guella hac ar profitabla studi eo disqui en em anaout, hac en em zisprijeut e-unan.

Pa velfac'h un all bennâc o coueza en ur faut bras, ne dlefac'h quet evit-se en em estimout guel evintâ; rac ne ouzoc'h quet pegueit amser e perseverot hoc'h-unan er mad.

Fragil omp oll ; mæs cridi a dleit ne deus den fragiloc'h evidoc'h.

## TREDE CHABIST.

### *Var ar guir Squiant.*

Eurus an hini a so instruet ha desquet gant Doue e-unan.

En em drompla a reomp alies en hor songesonou hac en hor jugeamanchou ; ha quement hon eus a sclerigen a so nebeut a dra.

Petra servich deomp clasq ana-out traou curius ha secret, pa ne vezimp quet accuset e jugeamant Doue evit beza o ignoret : ur follentez eo negligea ar pez a so util ha necesser, evit en em amusi gant traou quen inutil hac a ell memes noasout. *Daoulagat hon eus, ha ne velomp quet.*

Hep sclerigen ha sicour Doue ne all den compren an traou, na ugi ervad anezo.

An hini pehini ne zesir nemet Doue, pehini a rapport pep tra da Zoue, hac a gonsider pep tra e Doue, hennez a ell caout e galon e repos, ha jouissa euz ur peoc'h bras e Doue.

O va Doue, c'hui pehini a so ar virionez memes, grit din caout ur memes santimant eveldoc'h, ha ma unisset gueneoc'h dre ur garantez eternel.

Enoc'h hepquen e allàn cavout quement a glasquàn hac a zesiràn.

Tavent en ho presanç quement tra a so crouet, parlantit hoc'h unan ouzin.



Seul vuy a sourci en deus un den d'en em recueilli ennâ e unan ha da gonservi e galon distag dious an traou terrien, seul æssoc'h e compren an traou celestiel, abalamour ma receo muy a sclerigen eus an Eê.

Mar douc'h fidel da rapporti quement a rit da c'hloar Doue, hep

en em glasq hoc'h-unan e netra, hoc'h oll sourciou ha labourou ne droublint quet ar peoc'h eus hoc'h ene.

Petra so caus deoc'h d'en em gavont alies ambarasset, troublet ha chagrin, nemet an nebeut a sourci hoc'h eus da vortifia ho passionou.

Ur C'hristen mad, abars ober un dra, a sonch a barfetet er pez a dle da ober.

Evelse ne heul quet e voall inclination en e actionou, mæs o regli oll a ra hervez al lezen eus ar resoun.

Piou en deus rustoc'h combat da souten eguet an hini a antrepren en em drec'h e-unan?

Hon affer bras hac hon occupation principal a dleffe beza eta abourat da drec'hi hor goall-inclinationou, ha d'en em renta bemdez vertuzussoc'h.



Ne deus den quer parfet er bed

mâ ne'n deus un imperfection bennâc ; ha sclerigen an hini babila n'ema quet hep un devaligen bennâc.

Ur santimant humbl ac'hanoc'h hoc'h-unan a so un hent assuroc'h evit mont da Zoue, eguet ur squiant bras.

Livirit din pelec'h ema bremâ an dud a squiant-se pere hoc'h eus anavezet en o buez ? Neuze e oant istimet ha meulet : bremâ ne gomser muy anezo, ne songer quet memes enno :

O peguer buan e tremen gloar ar bed! int-ii a vise bet eürus, ma o divise bet quement a vertuz evel a speret!

Peguement a dud en em goll dre o sperejou bras! Evel ma ze guell ganto tremen evit bras etouez ar re-all, eguet beza humbl, en em gollont en o songesonou.

An hini a so bian dirac e zaoulagat e-unan, ha ne istim netra oll gloar-ar bed, hennez eo a so bras e guirionez.

Bras eo an hini en deus ur garantez vras.

Fur eo an hini pehini, evit gounit Jesus-Christ, a gonsider traou ar bed evel bouillen ha fanq.

Habil eo an hini e oar renonç d'e volontez propr, evit ober bolontez Doue.

## PEVARE CHABIST.

*Ret eo en em gomporti bepret gant prudanç.*

Ne d'é quet ret cridi quement tra a glevomp, na quement tra a zeu en hor speret, mæs ret eo examina ha poësa pep tra hervez Doue, gant amser ha gant sourci.

Tra deplorabl! quer fragil oump, ma credomp ha ma lavaromp alies eus ar re all quent an drouc eguet ar mad.

Mæs an dud parfet ne gredont quet facilamant quement tra a rapporter dezo, abalamour ma ana-

veont fragilite an den, hac an inclination en deus da ober ha da lavaret an drouc.

Un den fur ne ra netra gant re a bres, pe gant precipitation : ne d'ê quet aheurtet en e santimant propr : ne gred quet da oll gomsou an dud, ha ne da quet da ziscleria d'ar re-all quement en deus clevet.

Quemerit cusul digant un den fur ha vertuzus, ha credit penaus e c'houneot muy bepret oc'h en em lesel da veza gouvernet gant un all pehini en deus muy a experianç evidoc'h, eguet oc'h heulia ho santimant hoc'h-unan.

Ar vuez vad a rent an den fur hervez Doue, hac experimantet e cals a draou.

Seul vuy e viot humbl hac oboissant da Zoue, seul vuy e viot fur, prudant ha moderet e pep tra.



## PEMPET CHABIST.

*Gant pe intantion e renquer lenn al Levriou a zevotion.*

RET eo clasq ebars al Levriou santel, non pas al loquanç, mæs ar virionez, ha ret eo o len gant ar memes speret ma int bet scrifet.

Hor profit hac hon utilite a dleomp quent da glasq enno eguet ar subtilite eus ar c'homsiou. Evelse e tleit lenn gant quement a attantion ha gant quement a respet ar re a so scrivet gant simplicite, evel ar re e pere e quivit ul langaich caër ha dilicat.

Songit hepquen da lacaat doun en o speret hac en ho calon ar guirionezou a lennit, ha da denna profit anezo.

Na liquit quet evez en hini a brezec, mæs er pez a lavar.

An dud a dremen, mæs guirionezou Doue a chom eternelamant;

ha Doue a barlant ouzomp e meur a fæçoun, ha dre pep seurt tud.

Mar fell deoc'h lenn gant profit ha frouez, lennit gant ur speret humbl, simpl ha fidel, hep desirout tremen evit un den habil.

## C'HUEC'HVET CHABIST.

*Ne gaver ar peoc'h nemet en ur vortifia e inclinationou direglet.*

Er moumet ma en deus un den un desir direglet bennâc e teu d'en em santout troublet ha chagrin.

Ar re superb hac ar re avaricius n'emaïnt jamæs e repos : ar re baour hac humbl a speret a veff en ur peoc'h bras.

An hini ne d'e quet mortifiet ha maro dezâ-e unan a so sujet da veza tentet ha trec'het en disteraæ occasionou.

Un den sempl er vertuz, ha pehini a sant c'hoas inclination evit ar plijadurezou sansuel, en deus

poan o tistaga e galon dious traou ar bed, dre-ze ez eo alies trist ha chagrin, pa renq en em separi diouto, pe pa ne ell quet o caout.

Ha mar gall erfin dont a ben eus ar pez a falle dezâ; mar deu da gountanti e inclination, quer buan ez ê tourmantet dre ar remors eus e goustianç, abalamour ma en deus heuliet e bassion direglet, hep beza cavet ar gountantamant pe ar repos a glasque.

En ur resista eta d'e bassionou eo e caver ar guir beoc'h eus ar galon, ha non pas oc'h o countanti.

Evelse ar peoc'h n'en em guef quet e calon un den dissipet, ha pehini a gar e bligeadur, mæs e calon un den interior, spirituel, hac a gar Doue ervad.



## SEIZVET CHABIST.

*Ret ê lacaat hor fizianç e Doue hepquen, ha beza humbl.*

En em drompla a ra e-unan an hini a laca e esperanç en dud, pe en traou crouet.

N'en em fiziit quet ive enoc'h hoc'h-unan, mæs liquit hoc'h oll fizianç e Doue.

Grit ar pez a illit, ha Doue a sicourou ho polontez vad.

2. N'en em fiziit quet en hô squiant, nac en andret, nac en habilite eus a zen ebet, mæs e graç Doue, pehini a sicour ar re humbl, hac a humili ar re superb ha presumptuus.

3. N'en em c'hlorifiet quet en ho madou; peguer bras bennâc ez int, nac en ho mignounet, peguer puissant bennâc e vent; mæs en em c'hlorifiet e Doue, pehini a ro pep tra, hac a zesir ouspenze en em rei e-unan.

Grit nebeut a stad eus ho nerz hac eus ho quenet, pere a illit da goll e nebeut amser dre un c'hlènvet dister.

N'ho pezet quet a gomplesanç enoc'h hoc'h-unan evit ho speret, nac evit hoc'h adres, gant aoun na zisplichac'h da Zoue, digant pehini hoc'h eus recevet an avantaichou-ze.

4. N'en em estimit quet guell evit ar re-all, gant aoun na veac'h cavet goassoc'h evito dirac Doue, pehini a oar ar pez a so en interior an den.

N'en em c'hlorifiet quet evit hoc'h œuvrou mad ; rac jugeamanchou Doue a so dishènvel dious jugeamanchou an dud, hac alies e condaoun ar pez a istimont hac a veulont.

Mar deus enoc'h ur mad bennâc, credit ez eus muy er re-all, evit ma conservot an humilite.

Ne risquet netra och'h en em lacaat iseloc'h evit an oll, mæs coll a rit cals oc'h en em breferi da unan hepquen.

An den humbl a jouis eus ur peoc'h continuel : an den orgouillus a so alies troublet ha tourmantet gant ar goler hac an avi.

## EIZVET CHABIST.

*Ne renquer quet caout familiarite gant bep seurd tud.*

Na zischeriit quet da bep seurd tud ar pez a zo en ho speret ha var ho calon, mæs parlantit eus hoc'h afferiou da un den fur hac a sougeanç Doue.

N'en em gavit quet alies gant tud yaouanc, na gant tud pere ne dint quet eus ho condition.

Na roït quet a lerc'h d'ar re binvidic, ha na glasquit nemeur compaignunez ar re vras ha puissant.

Carit conversation an dud humbl, simpl, devot, reglet mad; hac en em antretenit eus a draou edifiant.

Na vezet quet familier gant nicun eus ur sex diffarant dious hoc'h hini;

mæs en em gountantit d'ho recommandi oll da Zoue.

Desirit en em antreteni quent gant Doue ha gant e Ælez, evit gant an dud, etouez pere ne dleit quet clasq beza memes anaveet.

2. Ret eo caout carantez evit an oll, mæs ne d'ê quet mad beza familier gant an oll.

Alies, hep anaout un den, en estimomp, abalamour d'e reputation-vad; mæs quer buan ha ma hon eus-ên aneveet, n'hon eus mui ar memes istim evintâ.

Aviziou dre hor familiarite e sonch deomp plijout d'an dud, pere o deus poan oc'h hor supporti, abalamour d'an imperfectionou pe d'an defautou a remerquont enomp.

## NAVET CHABIST.

*Var an oboissanç hac ar soumission.*

Un avantaich bras eo beva dindan oboissanç ur Mæstr pe ur Superior.

Assuretoc'h eo oboissa eguet coumandi.

Cals a obois quent dre gontraign, evit dre garantez; ar reze o deus cals a boan : nebeut a dra a ra dezo murmuli; ha n'o devezo jamæs ar guir liberte a speret, ma n'en em soumetont a galon vad abalamour da Zoue.

Iit elec'h ma querot, ne guefot repos e nep lec'h, nemet oc'h en em soumeti gant humilite.

Cals a sonch dezo en em gavint guell o chench plaç hac o chench mæstr, mæs alies en em dromplont.

Pep-unan a gar heulia e santimant propr, hac en deus muy a inclination evit ar re a so eus ar memes avis gantâ, mæs mar doump gouvernet dre speret Doue, ez ê necesser e guitaemp aviziou hor santimant hon-unan evit conservi ar peoc'h.

Piou eo an den a so fur avoalc'h evit gouzout parfetamant pep tra?

Na fiziit quet eta re en ho santimant propr, mæs chelaouît a galon vad santimant ar re all.

Mar dilesit hoc'h avis evit heulia hini ar re-all, en intantion da blijout da Zoue, e c'houneot davantaich.

Alies em-eus clevet ez ê assuret-oc'h receo evit rei cusul.

Erruout a ell penaus e ve mad santimant an eil hac eguile; mæs refus counsanti gant ar re-all pa er goulen ar resoun hac an occasion, a so ur merq eus a ur speret superb hac aheurtet.

## DECVET CHABIST.

*Ret eo evita an discoursou hac antretienou inutil.*

Tec'hit muya ma ellot dioc'h trous a sav er bed; rac petra bennâc n'ho pe quet a voal-intantion, ne oufac'h quet en em antreteni eus an afferiou ha neventiou ar bed, hep caout ho speret dissipet hac ambarrasset.

Ar seurt antreteniou-ze a garg an ene a songesonou væn, hac e am-

peich d'en em sevel gant liberte varzu Doue.

Me a garre em bize tavet e meur a occasion, ha ne vizen quet en em gavet er c'hompaignunezou (a lavare un den fur).

Petra a ra deomp-ni en em blijout quement en antreteniou ha discourzou inutil, pa zê guir n'en em entretenomp casi jamæs evelse, hep santout hon eus blesset hor c'houstianç en un dra bennâc.

Clasq a reomp dre eno en em gonsoli an eil gant eguile, ha soulagi hor speret poaniet pe ambarrasset gant songesonou ha sourciou diffarant.

Neuse e parlantomp liproc'h eus an traou a garomp pe a zesiromp, hac eus ar re a ra poan pe chagrin deomp.

Mæs allas, ne c'houneomp netra, rac ar gonsolation exterior-ze pehini a glascomp digant an dud a ra deomp coll ar gonsolation interior, pehini a recefemp digant Doue.

Ar goall accustumanç hon eus

quemeret, hac un negligeanç d'en em avanç er vertuz, eo a ra deomp en em blijout en antretienou inutil, hac a vir na zalc'hemp hon teaud, ha ne songeamp er pez a lavaromp.

En em antretenit liessa ma allot eus a draou edifiant; hac a ell servichout d'ho silvidiguez.

An antretienou santel, e pere e comser eus a draou spirituel, a gonribu cals da grisqui an devotion, spicial pa vent gret etre tud leun speret Doue.

---

## UNNECVET CHABIST.

*'ar ar voyen da gaout ar peoc'h interior ha da avanç er vertuz.*

Beva a alfemp en ur peoc'h bras, a carremp n'en em emellout quet s ar pez a lavar hac a ra ar re-all, c eus a draou p'eus a re ne doump et carguet.

Penaus e all beza e peoc'h an hini so bepret dissipet hac ambarras-

set gant afferou ar re-all, ha ne sonch nemeur, pe dibaut gueich, ennâ e unan?

Eürus ar re simpl! abalamour ma jouissont eus ur peoc'h bras.

Penaus o deus lod eus ar Sænt acquisitet an excellanta vertuziou, hac an donæsoun eus ur gontemplation huel?

Dre ar sourci bras o deus bet da vouga en ho c'halon pep desir ha pep carantez direglet.

Evelse eo o deus acquisitet ur facilite vras d'en em recueilli, ha d'en em unissa gant Doue.

Mæs evidomp-ni, hor passionou hon occup re: en em dourmanti a reomp evit traou pere ne reont nemet passeal: dibaut a veich e trec'homp parfetamant unan hebquen eus hon defautou, ha n'hon eus ardeur ebet evit hon avançamant: evel-se e chomomp bepret diegus, yen ha languissant.

Ma ve hor c'halon distag, hac hor speret libr dious traou ar bed, e alfemp contempli an traou celes-

tiel, ha tànva an douçder a guever er gontemplation.

Ar pez hon ampeich muya, eo hor passionou, pere n'hon eus quet trec'het, hac an nebeut a gouraich hon eus da heulia an exempl o deus roet deomp ar Sænt.

An distera affliction a ra deomp coll couraich, ha clasq hor c'hon-solation etouez an dud.



Ma lacaemp hor poan d'en em drec'hi ha da goumbati generusa-mant, e recefemp a dra sur sicour eus an Eê.

Rac Doue pehini a brocur deomp occasionou da goumbati, evit hon renta victorius, hac evit crisqui hor milit, a so ive prest d'hor sicour r goumbat, mar lequeomp hon oll ziang en e c'hraç.

Deomp bete grizien an drouc, ec'homp hor passionou pere a roubl ar peoc'h eus hon ene; hac jouissimp eus ar repns interior.

Ma en em gorrichemp bep bloas

eus un defaut hepqueu, e vemp abarz nemeur tud parfet.

Mæs alies e remercomp er c'hontrol penaus e goassaomp, elec'h guellaat.

Hor vertuz hac hor ferveur a dleffe crisqui bemdeiz; mæs bremàn e songer ez ê cals pa eller conservi lod eus e ferveur guenta.

Ma carremp quemer un nebeut a boan er goumançamant, e caffemp goudeze pep tra facil, ha memes agriabl.

Ma ne drec'hit an difficulteou bian, penaus e trec'hot-hu ar re-vras?

Resistit eta er goumançamant d'ho coal inclination, ha liquit evez na guemerfac'h ur goal accustumanç, gant aoun n'hoc'h angadfe a-ben un nebeut e brassoc'h difficulteou.

Ma ouffac'h pebez peoc'h a brocurfac'h deoc'h hoc'h-unan, ha pebez joa a reac'h d'ar re-all, oc'h en em gomporti er vad, ho pe certenamant mui a sourci eus hoc'h avançamant spirituel,

## DAOUZECVET CHABIST.

*Var ar profit a ellomp da denna eus an afflictionou hac ar souffrançou.*

AVANTAJUS ê deomp e errue awisiou gueneomp ur boan pe un afcfliction bennâc, abalamour ma reont deomp antren enomp hon-unan, hac anaout penaus ne doump nemet tud exilet var an douar, ha penaus ne dleomp quet lacaat hon esperanç e netra a guement a so er bed.

Profit ê deomp e vez aviziou hor guella actionou dispriget ha controliet gant ar bed; rac quemense ha servich alies d'hon renta humbl, ha da ober deomp caout recours ouz Doue, ha d'e glasq da dest eus hor c'houstianç.

2. Ma vemp fidel da gaout recours ous Doue er seurt occasiou-ze, n'hor be quet ezom da glasq consolation digant an dud.

Un den vertuzus ne sant morse guell an ezom en deus eus a sicour Doue, eguet pa en em guef affliget, pe tourmantet dre voal songesonou.

Neuse e teu da hirvoudi ha da bidi evit beza dilivret eus ar boan a andur.

Neuse e teu da squiza eus ar vuezmâ hac e consider ar maro evel ur mad, abalamour ma ell rei dezàn ar voyen da veva eternellamant gant Jesus-Christ.

Neuse e compren ervad ne eller quet beza en assuranç, na caout ur repos parfet er bed-mâ.

## TRIZECVET CHABIST.

*E pe fæçoun e tleont resista ouz an temptationou.*

Quetr ha ma vezimp var an douar, n'e ouffemp quet beza heb afflictionou ha temptationou.

**Buez** *an den var an douar a so ur bresel hac un demptation continuel.*

Pep-hini a dle eta lacat evez mad ous an temptationou da bere eo exposet, ha pidi bepret, gant aoun na ve surprenet gant an drouc-speret, pehini a so bepret o clasq dont a-benn ac'hanomp.

Ne deus den quer parfet ha quer santel, na vez aviziou temptet, ha ne ellomp quet esperout beza exant hon-unan.

2. Petra-bennâc ma eo an demptation rust ha fachus evit un den, ez eo couscoude alies avantajus evintâ, abalamour ma contribu d'e humilia, d'e burifia, ha d'e instrui.

Ar Sænt a so bet aprouvet e pep fæçoun dre an demptationou, hac en em sanctifiet o deus en ur resista out-o.

Mæs ar re o deus en em leset da veza trec'het gant an demptationou, a so en em gollet maleürusamant.

Ne deus plaç ebet quer santel, na lec'h ebet quen distro e pehini ne gaver poaniou ha temptationou.

Queit ha ma vevimp, ne vezimp jamæs antieramant exant a demptation, abalamour o veza bet ganet gant an inclination d'an drouc, hon eus ennomp hon-unan ar sourcen eus an temptationou.

Quer buan ha ma oump dilivret eus un affliction pe un demptation, e arru un all; hac alo hor bezo un dra bennâc da souffr, abalamour ma hon eus collet eürusdet hon stad quenta.

Meur a hini o clasq tec'het dious an temptationou, a so goassoc'h temptet.

Ne d'ê quet avoalc'h tec'het, evit beza victorius; dre ar batiantet hac an humilite eo e teuomp da veza creoc'h evit hon oll adversourien.

4. An nep en em gountant da bellaat dious an occasion eus an

drouc, heb lamet ar c'hrizien anezàn, ne brofito quet cals : erruout a raï memes ma en em gavo exposet da rustuc'h temptationou.

Guell e trec'hot an temptationou gant sicour Doue, en ur resista out-o gant patiantet, evit na raec'h oc'h o chasseal gant chagrin.

Quemerit alies cusul en ho temptationou, ba mar deuer da c'houlen cusul ouzoc'h, na vezet quet rust ous an nep a so temptet, mæs consolit-èn, evel ma carrac'h beza consolet hoc'h-unan, ma vec'h en e blaç.



Hon inconstanç hac hon neb'eut a fiziang e Doue, a so caus eus hor gnassa temptationou.

Rac ec'his ul lestr heb stur a so taulet en tu-mâ hac en tu-ont gant an avel hac ar goagou mor, evelse un den pehini n'en deus quet a couraich, hac a ziles e resolutionnu mad, a so sujet da veza temptet e lies fæçoun.

An tan a amprou an houarn, hac an demptation a amprou an den just.

Alies ne ouzomp quet a betra oump capabl : mæs an demptation a zesq deomp petra oump.

Ret eo lacât evez ispicial e coumançamant an demptation, abalamour ma zeo æssoc'h neuse chasseal an adversour, en ur serra ountâ dor hor c'halon, quer buan ha ma er santomp o tostaat.

Abalamour da-se e leverer: *dioalllit ous an drouc er goumançamant; alies e clasquer ar remed re diveat.*

An demptation a goumanç dre ur songeson simpl; goude e teu un imagination gre, goudese ar blijadur, hac erfin ar gonsantamant.

Evelse a-ben un nebeut an droucsperet a antre er galon, pa ne resister quet ountâ er goumançamant; ha seul vuy ma tale an den da resista, seul simploc'h e teu bepret, hac e adversour puissantoc'h en e enep.



Darn a so temptet muy, pa goumançont en em rei da Zoue, ha darn goude beza e servichet pellamser. Hiniennou a so affliget dre an demptation casimant a hed o buez : ha re-all ne vent nemeur temptet.

Quemense tout a erru dre bermission Doue, pehini a gonsider ar stat, an disposition, ha meritou an dud, hac a regl pep tra evit silvidiguez ar re predestinet.

Ne dleomp quet eta coll couraich pa zoump temptet, mæs quent idi Doue gant mui a ferveur, ac esperout penaus hon assisto n hor poaniou, ha penaus, her-ez comsou an Abostol Sant Paul, rai deomp memes tenna profit eus demptation, en ur rei deomp rz d'e zrec'hi.

En em humiliomp dindan dorn oll-galloudec, e pe fæçoun ben-c a pligeo ganta hon affligea pa iten ha pa zilivr ar re humbl galon.

En demptationou hac en adversite e anaveser petra eo un den ; neuse e veler peguement en deus profitet, neuse en deus brassoc'h milit, neuse en em zisquez guell er vertuz.

Beza devot ha fervant pa ne stourm netra ouzomp, ne d'é quet un dra vras ; mæs pa veler uu den patiant e creiz ar boan hac an affliction, e eller esperout e avanço cals er vertuziou.

Beza ez eus pere a resist ous an temptationou bras, hac a so trec'het dre ar re vian : Doue er permet evelse evit ma vezint humbl ha ne fizient quet enno o-unan en occasionou bras, pa int bet quer simpl er re viaua.

## PEVARZECVET CHABIST.

*Dangerus eo barn hon Nessa.*

En em varnit hoc'h-unan, ha li-quit evez ne varnac'h ar re-all.

En ur varn ar re-all, e labourer

hep frouez, en em drompler alies, hac æz e c'haller pec'hi, mæs en em examina hac en em varn e-unan a rer ato gant profit.

Diouc'h an disposition eus hor c'halon, diouc'h ma plich pe ma tisplich deomp an traou, o barnomp pervuya; rac-se e varnomp alies a-enep ar virionez.



Cals so hac en em glasq o-unan er pez a reont, ha ne remercont quet, ne songeont quet memes en em glascont.

Contant ha joaüs int, hac e seblantont jouissa eus ur peoc'h bras queit ha ma erru an traou hervez o volontez hac o santimant; mæs ma erru un dra bennâc a enep o desir, neuse-souden en em droublont hac en em chagrinont.

Ma ne glasquemp nemet Doue er pez a reomp, n'en em chagrinemp quet evit beza controliet.

Ar santimanchou diffarant a so alies caus da fachiri etre ar vignou-

net, hac ar re eus ar memes quær.
Dies eo quitaat un accustumanç ancien; ha poan so o renonç d'e santimant propr.

## PEMZECVET CHABIST.

*Peguen profitabl eo ober hon actionou dre garantez evit Doue.*

Ne dleer jamæs ober an distera drouc, nac evit plijout da zen, nac evit nep seurt resoun; mæs avisiou e eller lesel un œuvr mad evit sicour ha soulagi an nessa: er fæçoun-ze, ar mad pehini a falle deomp da ober ne d'ê quet collet, mæs cenchet eo en un all guell.

Ar c'haëra actionou ne servichont da netra heb ar garantez; mæs ar pez a rer dre garantez, pe guer bian ha pe guen dister bennâc e ve, a servich cals.

Rac Doue ne gonsider quet quement ar pez a reomp, evel an intention gant pehini er greomp.

An hini en deus ur garantez vras, a ra cals.

An hini a ra mad ar pez a ra, a ra cals.

An hini a brefer ar mad commun d'e brofit e-unan, a ra un œuvr mad.

Alies e sonch deomp ober dre garantez ar pez a reomp dre interest pe evit hor plijadur; rac purvuya hon inclinationou naturel, hor volontez propr, an esperanç da gaout hor profit, pe hor c'hommodite, en em guemesq er pez a reomp.

An hini en deus ur garantez pur ha parfet, n'en em glasq quet e-unan e netra, hac a zesir hebquen ma vezo Doue glorifiet a bep tra, hac e pep tra.

N'en deus avi ous den, abalamour ma ra nebeut a istim eus an oll brosperite a ouffe da gaout er bet, ha ne glasq nemet e Doue e oll joa hac e oll cürusdet.

Mar guel ebars en dud ur mad bennâc, pe un dra din da veza meulet, ne attribu quet dezo ar gloar eus a guemense; mæs e rei

a ra oll da Zoue, evel d'ar sourcen eus an oll vad.

Nep en deffe en e galon un elven eus ar guir garantez, pe guer sclær e velfe-èn ne d'ê nemet vanite oll draou ar bed.

## C'HUEZECVET CHABIST.

*Ret eo supporti defautou ar re all.*

Ar pez ne illit quet da gourrigea enoc'h hoc'h-unan, pe er reall, a dleit da suporti gant patiantet quen na bligeo gant Doue lacat chenchamant.

Songit penaus e ell quemense beza un avantaich evidoc'h, evit hoc'h amprouff, hac evit ma quefot occasion da bratica ar batiantet, hep pehini ar pez a dleomp da gaout a verit, a so neubeut a dra.

Pidi a dleit couscoude an Autrou-Doue d'ho sicour er poaniou-ze,

evit o suporti gant peoc'h hac humilite.

2. Goude ma hoc'h eus avertisset ur veich pe ziou ho nessa, ma ne vella quet, ha ma ne sent quet ouzoc'h, na gonntestit quet ounta, mæs lesit pep tra etre daouarn Doue, pehini a oar tenna ar mad eus an drouc.

Supportit gant patiantet defautou hac infirmiteou ar re all, pa hoc'h eus hoc'h-unan meur a zefaut pere a renq ive ar re-all da suporti.

Ma ne illit quet en em gourrigea, pe en em reformi hoc'h-unan evel ma falfe deoc'h, penaus e allot-hu reformi ar re-all?

Guelet ar re-all hep imperfection hac hep defaut a fell deump, ha ne labouromp quet d'en em gourrigea eus hon re hon-unan.

3. Ni a fell deomp e ve reprenet ar re-all gant rigol, ha ne ve pardounet netra dezo :-hac honunan ne ellomp quet souffr beza reprenet e fæçoun ebet.

Quemense a zisquez penaus di-

baut gueich e tretomp hon nessa eveldomp hon-unan.

Ma ve an oll difaut ha parfet petra hor be-ni da souffr evit Doue abers ar re-all?

4. Pep hini en deus e imperfection pe e zefaut, ha Doue er permet evelse, evit ma tesquimp an eil douguen beac'h eguile. Ne deus den quer cre, na quer fur n'en deus ezom eus a sicour hac eus a gusul digant ar re-all. En em supporti a dleomp eta, en em sicour, en em gonsoli, en em instrui, hac en em avertissa an eil eguile.

Dre an adversite eo e anaveer guella ar pez en deus pep-unan a vertuz.

Rac an occasion ne renq quet an den fragil, mæs disques a ra e fragilite.



## SEITECVET CHABIST.

*Var ar vuez eus a ur Christen mad.*

RET eo e tescac'h ober ha souffr cals a draou a enep ho polontez, mar fell deoc'h beva e peoc'h hac en union gant ar re-all.

Ne d'ê quet neubeut a dra chom en un tyeguez a zougeanç Doue memes, heb rei sujet ebet a glem, hac bep en em glem e-unan, ha perseveri eno gant fidelite bete ar maro.

Eürus an hini pehini goude beza cunduet eno ur vuez reglet mad, a zeu d'e finissa dre ur maro santel!

Mar fell deoc'h chom ferm ha constant en ho tever, hac avanç er vertuz, en em gonsiderit evel un exilet pe ur pelerin var an douar.

Mar fell deoc'h beza ur guir Gristen, mortifiet hoc'h oll inclinationou direglet.

Mar fell deoc'h plijout da Jesus-

Christ, en em resolvit da veza dispriget ha rebutet gant ar bed.
Nep a glasq un dra bennâc-all ouspen Doue ha silvidiguez e ene, ne gavo nemet poan hac affliction.
An nep n'en em gonsider quet evel an distera eus an oll, ne jouisso quet pell eus ar peoc'h.
3. Songit ne doc'h Christen nemet evit labourat, hac evit souffr; songit e renquit beza amprouet evel an aour er fournez; songit erfin n'ouffac'h quet cundui ur vuez christen ha devot, ma ne deoc'h humbl a speret hac a galon.

---

## TRIVEC'HVET CHABIST.

### *Ret eo en em excita d'ar vertuz dre exemplou ar Sænt.*

Consideret an exemplou caër, o deus roet deomp ar Sænt : songit er pez o deus grêt evit en em sanctifia, hac e velot peguen neubeut a rit hoc'h-unan.

Allas! petra eo hor buez-ni, ma be comparachet gant hini ar Sænt?

Servicha a reent Doue gant ferveur, en ur souffr evit e c'hloar an naon hac ar sec'het, ar yenigen hac ar baourentez, al labour hac ar fatig; beilla, yun, ha pidi a reent, hac anduri pep seurt injuriou ha persecutionnu.

2. Peguement a boan hac a drubuil o deus anduret an Ebestel, ar Verzerien, ar Gonfessoret, ar Guerc'heset, hac ar re-all-oll pere o deus heuliet Jesus-Christ!

Dispriget o deus o buez er bedmà, evit e c'honservi evit an eternite.

Peguement a demptationou hir ha rust o deus-ii souffret! peguen alies int-ii bet tourmantet gant an droucsperet! gant pebes ferveur o deus-ii offret da Zoue o fedennou, pebes ardeur o deus-ii bet evit avanç er vertuziou! gant pebes couraich o deus-ii coumbatet ha trec'het o goall inclinationou! gant pebes purentez a intantion o deus-ii clasquet Doue hac e servichet!

En deiz e labourent, hac un darn vras eus an nos a dremenent en oræsoun, petra bennâc ma pedent ato a galon en ur labourat.

3. Implija a reent ervad o oll amser, ha bepret e cavent ber an hini a roent d'an oræsoun.

Santout a reent en o ene quement a zouçder, oc'h en em antreteni gant Doue er gontcmplation, ma ancounaent memes necessiteou ar c'horf.

Renonç a reent d'ar madou, d'an digniteou, d'an enoriou; pellaat a reent dious o mignounet hac o c'herent; ne zesirent netra eus ar bed; ha ne guemerent nemet dre boan ar pez a oa necessær evit beva.

Paour e oant a vadou an douar, mæs pinvidic er vertuziou.

O c'horf en devoa necessite, mæs o ene a oa leun a gonsolation.

4. Ar bed ne ree quet a stad anezo, mæs istimet ha caret e oant gant Doue.

N'en em gonsiderent o-unan nemet evel tud din da veza dispriget

gant ar bed-oll; mæs precius e oant dirac Doue.

Beza e oant humbl, patiant, carantezus : avanç a reent muy-oc'h-muy bemdez er vertuziou, hac e tennent evelse varnezo un abondanç a c'hraçou eus an Eê.

An dud santel-ze a so bet roet gant Doue evit servichout deomp da squer : ha creoc'h e tle beza o exempl evit hon renta fervant er mad, eguet hini an dud laich ha diegus evit hon renta lezirec.

5. O peguer bras eo bet ferveur ar Gristenien e coumançamant an Ilis! peguen enflammet oa o c'halon en oræsoun! gant pebes ardeur en em excitent-ii an eil eguile d'ar vertuz! peguer bras oa o soumission hac o respet evit quement a oa coumandet gant Doue hac an Ilis!

An exemplou pere o deus leset gueneomp a ra deomp guelet gant pebes couraich o deus trec'het ar bed, hac a zisquez peguer santel ha peguer parfet oa o buez.

Ra servicho o exemplou caër da

excita enomp an desir d'en em santifia ive hon-unan !

## NAONTECVET CHABIST.

### *Var an Exerciçou eus a ur Christen mad.*

Ur Christen mad a dle caont pep seurt vertuziou hac a dle beza en e interior ar pez ma tisques beza en exterior.

Bemdez e tleomp renoueli hor resolutionou mad, hac en em excita d'ar ferveur evel pa ve hirio e coumancemp d'en em roi da Zoue.

Lavaret a dleomp da Zoue : ma sicourit er resolution santel am eus quemeret d'ho servicha ; roït din ar c'hraç da goumanç ervad hirio ; rac ar pez am eus gret bete vremâ ne d'ê netra.

Hon avançamant er vertuz a zepand eus hor fidelite da viret hon resolutionou mad ; hac an nep a fell dezàn avanç cals, a renq beza sourcius ha diligeant.

Mar vanq ha mar fazi aviziou an hini a guemer alies resolutionou cre da veva ervad, petra a vezo eus an hini na guemer resolution ebet, pe na guemer nemet dibaut gueich, ha gant neubeut a gouraich?

An dud vertuzus a font mui o resolution var ar sicour eus ar c'hraç, eguet var o nerz hac o furnez o-unan, ha, petra bennâc a antreprenont, e Doue e lequeont o oll fiziang.

Rac songeal a reont ervad penaus an den a bropos, a Doue a zispos.

Mar lesomp avisiou hon exerciçou a zevotion evit ur resoun-vad bennâc, e allimp goudese facilamant rapari ar c'hol-ze; mæs mar o lesomp dre negligeanç pe dre ziegui, e santimp hon domaich.

Greomp guella ma allimp, ha c'hoas e vanquimp e cals a draou.

Ret eo cousgoude bepret quemer résolutionou particulier, ha principalamant d'en em gourrigea eus ar fautou e pere e couësomp aliessa.

En em prnpnsit dious ar mintin ar mad a fell deoc'h da ober, hac axaminit dious an nôs e pe fæçoun hoc'h eus en em gomportet a hed an deiz : songit en hoc'h œuvrou, comsou, songesonou; cavout a reot marteze ho pezo gret meur a faut a-enep Doue hac a enep an nessa.

En em breparit da goumbati gant couraich a-enep an drouc-speret : trec'hit ar gourmandis, hac e trec'hot essoc'h a-ze an inclinationou-all eus ar c'hicq.



Na vezit morse heb un occupation bennâc; labourit resonablamant hervez ar galluut hoc'h eus bet digant Doue : en em occupit pe da len, pe da bidi, pe da vedita, pe da ober un dra bennâc-all hac a ve profitabl.

Grit muya a ellot a gosfez pe e secret ho devotionnu particulier; ar sura eo evit en em viret dious ar vanite.

Preferit an devotionou commun a rêr assambles hac e Public d'ho tevotionou particulier, pere ho pe choaset hoc'h-unan ; mæs pa ho pezo gret antieramant a fidelamant ar pez a dleit, mar hoc'h eus amser c'hoas, countantit neuse ho tevotion.

Avisiou e alleur chènch e exerciçou mad, hervez an amser ; rac darn a zere ouzomp d'ar Gouëliou, ha darn d'an deiziou bemdez.

Pa vezomp tentet hon eus ezom eus a ur seurt exerciç ; hac eus a ur seurt-all pa vezomp e peoc'h hac a repos.

Darn a zere ouzomp pa vezomp trist pe affliget, ha d'arn-all pas santomp ar gonsolation divin.

Pa dosta ar Gouëliou bras ez eo mad renoueli hon exerciçou a zevotion, redoubli hor fervor ; hac en em brepari evel pa dlefemp mervel neuse, ha mont da celebri en Eê ar Gouël eternel.

En amseriou santel-ze e tleomp eta cundui ur vuez devotoc'h, en em entreteni aliessoc'h eus a draou

edifiant ha santel, hac en em acquita gant mui a fidelite eus hon deveriou, evel pa vemp prest da vont da receo digant Doue ar recompanç eus hon labour hac eus hor poaniou.

## UGUENVET CHABIST.

*Ret eo caret ar silanç, hac ar vuez retiret.*

CLASQUIT liessa ma allot ur plaç a gostez evit songeal enoc'h hoc'hunan hac e madelezou Doue.

Mar tec'het dious an discourzou inutil, ma n'en em arretit quet da glevet neventiou ha quelou ar bed, e guefot amser avoalc'h evit pidi hac evit ober meditation.

Ar Sænt a bellee mui ha ma ellent dious compaignunez an dud, hac a oa guell ganto en em antreteni gant Doue.

Un den fur en deus lavaret gant guirionez : *quel lies gueich ha ma*

*oun bet e compaignunez an dud, ez oun distroet neubeutoc'h den.*

Quemense a experimantomp alies hon-unan, pa ziscourzomp pell-amser.

Essoc'h eo tevel tout-a-fet, evit ne d'ê chom hep parlant re.

Essoc'h e chom e-unan hep quen en e dy, evit ne d'ê en em viret dious pep faut, pa vezer er mæs.

An nep eta en deus c'hoant da veza un den interior ha spirituel, a dle pellaat dious ar foul, ha chom e-unan gant Jesus.

Den ne ell en em zisquez e public hep danger, nemet an hini a gar beva retiret.

Den ne barlant hep danger, nemet an hini a gar tevel.

Den ne goumand hep danger nemet an hini en deus desquet-mad oboissa.

Den ne ell caout ur guir joaüsdet, nemet an hini da behini ar rebeich netra e goustianç.

Cousgoude joaüsdet ha fizianç ar Sænt a so bet bepret leun a zou-

geanç, ha petra-bennâc ma o devoa vertuziou excellant, ha ma recevent eus an Eê graçou dreist-ordinal, ne voant quet neubeutoc'h humbl, hac e labourent bepret evit o silvidiguez gant ur spount santel. Mæs assuranç ar re vechant a zeu eus o orgouil pe o fresomption, pehini o zrompl hac o c'holl erfin.



Peguer santel bennâc ve ho puez, ne gredit quet e veac'h en assuranç queit ha ma viot var an douar.

Ar re a oa muy istimet gant an dud evit o vertuz, a so en em gavet alies en danger d'en em goll, evit beza disfiziet re neubeut anezo o-unan.

Rac-se ez eo profitabl da gals e vent tentet aviziou, gant aoun, oc'h en em gridi re assuret, na zeufent da guemer re a liberte, pe da goueza en orgouil.

O peguer pur e conserfe e goustianç an hini ne glasque jamæs joaüsdet ar bed!

O peguen æz e ve beva e peoc'h hac e repos d'an nep a zilesse an oll sourciou inutil evit songeal en e silvidiguez, hac e Doue e pehini e lacae e oll esperanç!

Den ne d'ê din eus ar gonsolation divin, ma ne vez en em exercet mad er gomponction santel.

Mar fell deoc'h santout en ho caloun ar gompation-se (da lavaret ê, ur glac'har santel eus ho fautou hac eus ho negligeanç e servich Doue), en em retirit diouc'h trous ar bed, en em dennit en ho ty, ha considerit eno e repos ar stad eus oc'h ene.

En ho ty e quefot ar pez a gollot alies er mæs.

Ho ty a guefet douç hac agriabl, mar boasit da chom ennàn; mæs mar sortiet alies anezàn hep ezom, er c'hefot bepret enoeus.

An den devot a brofit cals er silanç, eno eo e receo sclerigen digant ar Speret-Santel.

Eno e teu e zaelnu da redec, gant pere en em voëlc'h hac en em burifi

bemnos; hac eno e zeu d'en em antreteni calon-à-calon gant e Zoue.



An nep ne gar quet guelet ar bed, na beza guelet gant ar bed, a so fur hac a verit beza meulet.

Ar bed hac e oll bligeadurezou a dremen timat.

Ar guriosite hac ar blijadur a ra da gals a dud bale, ha redec d'an divertissamanchou eus ar bed; mæs pa vez tremenet an ebat, petra zigaçont-ii ganto, nemet rebechou ar goustianç hac un dissipassion vras a speret?

Alies e sortier joaüs ens an ty, hac e tistroer trist.

Alies ar penn quenta eus an nos passeet e joaüsdet hon rend trist antronos vintin.

Evelse joaüsdet ar bed a seblant da guenta douç hac agriabl, mæs er fin e vless hac e laz.

Petra a illit-hu da velet elec'h-all ha ne velit quet el lec'h ma edoc'h? ma velit-hu quet an Eê, an Douar,

hac an Elemanchou eus a bere eo composet pep tra?

Pa velfac'h presant dirac ho taoulagat quement tra a so er bed, petra ve quemense nemet ur guel inutil.

Lesit an traou væn hac inutil gant an dud væn ha curius; ha songit hepquen da accomplissa ar pez a c'houlen Doue digueneoc'h.

Savit ho taoulagat varzu Doue en Eê, pedit-èn da bardouni deoc'h ho fautou bac ho negligeançou.

Serrit ho tor varnoc'h, ha galvit d'ho sicour Jesus ho muya caret; chommit eno gantàn, rac ne ouffac'h quet en em gavout guell.

## QUENTA CHABIST VARNUGUENT.

*Var ar Componction, pe ar glac'har eus ar Galon.*

Mar fell deoc'h ober ur profit bennâc er vertuz, ho pezet dougeanç Doue; na guemerit quet re a liberte,

ha na glasquit quet en em rejouissa gant ar bed.

Excitet en ho calon ar Gomponction, hac e quefot an devotion.

Ar Gomponction a brocur meur a vad, ha meur a avantaich, pere a goller souden dre an dissipation, ha dre ul liberte re vras.

Un dra eston eo penaus an den, pehini a oar ne d'ê nemet un exilet var an douar, ha pehini a vel da bet danger eo exposet, a ell en em rei d'ar joaüsdet er bed-mâ.

Hor c'halon a so quen liger, hac hon negligeanç d'en em gorrigea eus ho fautou a so quer bras ne santomp quet ar pez a noas d'hon ene, ha ma c'hoarzomp alies en amser ma tlefemp gouela.

Ne deus na guir liberte, na guir joaüsdet nemet evit an nep en deus dougeanç Doue hac ur goustianç vad.

Eürus an hini a bella dious e speret quement tra a ell e renta distret ha dissipet, evit gallout en em recueilli hac en em excita d'ar Gomponction.

Eürus an hini a renonç da guement a ell blessa pe garga e goustianç.

Combatít gant couraich : peguer cre bennâc e ve ur goal accustumanç, e eller e zrec'hi dre un accustumanç-all controll dezi.

Na rit quet a van eus ar bed ; nac eus ar pez a ell da lavaret, hac ar bed ho leso souden da ober ar pez a guernt.

Mar douc'h disprijet gant an dud, n'en em attristit quet evit-se ; mæs en em affligit abalamour n'en em gomportit quet quer mad, na gant quement a evez evel ma tle ober ur Christen mad.

Alies ez e profitaploc'h ac assuretoc'h evidomp n'hor be nemeur a gonsolation abers an dud.

Mæs ma ne santomp quet ar gonsolation divin, eo hor faut abalamour n'hon eus quet ar speret a Gomponction hac a binigen, ha ma glascomp consolationou væn etoues an traou crouët.

---



Anavezit ne veritet quet receo consolation ebet digant Doue, ha credit penaus ne viritit nemet poan hac affliction.

Pa vez touchet calon an den gant ur guir glac'har, e quef c'huero quement tra a so er bed.

Un den vertuzus a guef ato aoalc'h sujet da hirvoudi ha da vouela ; rac pe en em gonsider e-unan, pe èn a gonsider e nessa, e vel ervad ne varf den hep affliction, ha seulvui e consider e viseriou, seulvui e teu da hirvoudi.

Ar pez a dle hon affligea, hac ober deomp hirvondi a secret eo hor pec'hejou hac hor viçou, pere hon ampeich d'en em rei d'ar gontemplation eus an traou celestiel.

Elec'h conta var ur vuez hir, ma sonchac'h alies er maro, ne deus douet ebet n'ho pe mui a gouraich d'en em gourrigea eus ho fautou.

Ma considerac'h ive a barfetet

poaniou an ifern, pe boaniou ar Purgator, me a gred e andurac'h a galon-vad al labour hac ar boan, heb caout aoun rac austerite ebet.

Mæs evel ne songeomp quet er guirionezou bras-se nemet en ur dremen, ha ma caromp hon æsamant, e chomomp bepret yen ha negligeant.

Ar pez a so caus alies ma en em glem hor c'horf miserabl evit an distera poan, eo an neubeut a gouraich hon eus, ha sempladurez hor speret.

Goulennit eta gant humilite digant Doue ur speret cre ha couraches, ar speret a Gomponction, ar speret a binigen, a livirit gant ar Profet: *grit din, va Doue, arrousi gant va daelou ar bara a zibrin.*



## EIL CHABIST VAR-NUGUENT.

*Var ar Missionou eus an den er vuez-mâ.*

Peleac'h bennâc en em guefot, e viot miserabl ma n'en em gonvertissit da Zoue.

Perac en em chagrinet-hu, pa ne arru quet pep tra ervez ho coulen hac ho polontez? Piou eo an hini en deus pep tra ervez e c'hoant hac e sezir? Ne d'ê na c'hui, na me, na nicun a guement a so var an douar.

Ne deus den er bed-mâ, na Roue na Pap, n'en deus un affliction hac ur boan bennâc.

Piou eo eta an eürussa? an hini a souffr e boan a galon vad, evit Doue.

2. Alies e clevet tud ar bed o lavaret : guelit peguen eürus eo an den-ont, peguer pinvidic, eo, peguer bras, peguer puissant, pe-

guer consideret ! mæs sellit ous madou an Eê, hac e velot ne d'e netra ar madou temporel-se, pê da viana ne badount quet pell, hac ez int caus eus a gals a boan speret, pa ne eller o c'honservi heb ambaras, heb inquietud, hep aoun d'o c'holl.

Ne d'ê quet ar madou bras a rent an den countant hac eürus, gant nebeut pe honestamant e all beva disourciussoc'h ha countantoc'h.



E guirionez ur miser vras eo beva var an douar. Ha, seul avancetoc'h eo un den er vuez spirituel, seul vui e quef c'huero ar vuez present, abalamour ma vel scleroc'h ha ma sant guell ar miseriou da bere eo sujet.

Rac an necessite da zibri, da eva, da repos, da gousquet, ha da bourvei d'an oll ezomou eus ar c'horf, a so ur miser hac un affliction evit un den interior ha spirituel, abalamour ma ellont e

zistrei dious e silvidiguez, ha beza memes occasion dezàn da beç'hi.
Maleürus eta ar re ne anaveont quet o miser ! ha maleürussoc'h c'hoas ar re a gar ar vuez-mâ leun a viseriou hac a corruption !
Rac beza ez eus hiniennou, ha memes e touez ar re baour, pere a gar quement ar vuez presant, na sonchent morse e Rouantelez an Eê, ma allent beva ato var an douar.
O tud infidel ha disquiant ! pere o deus o c'halon quen stag ous an traou terrest, na zesiront netra nemet countantamant ar c'horf.
Anaout a raïnt un deves, mæs evit o maler, peguer vil ha peguen disprisabl oa ar pez o deus caret !
Ar Sænt ha guir servicherien Doue o deus bet ato santimanchou diffarant dious ar re-se ; n'o deus clasquet na plijadurezou sansuel, na prosperiteou tamporel, mæs an eürusdet eternel hepquen.
Ra zeui o exempl da excita ho couraich d'en em rei dan devotion

ha d'ar vuez spirituel ; amser hoc'h eus c'hoas, ha deut eo an heur da goumanç.

Perac e taleit-hu ? savit ha coumancit er moument-mâ ; livirit deoc'h hoc'h unan : poent eo labourat, poent eo renonç d'ar bed, poent eo chench buez.



Pa erru gueneoc'h ur boan pe un affliction bennâc, neuse e ma ar guella amser evit meritout. Ret e passeal dre an tan ha dre an dour, abars antren er plaç a frescadurez.

Ma ne boaniet d'en em drec'hi hoc'h-unan, n'en em gourrigeot quet eus ho coall accustumanchou.

Queit a ma tougomp ar c'horf fragil-mâ, ne allomp quet beza hep un imperfection pe un defaut bennâc, na beva hep annui ha poan.

Ni a garre beza dilivret eus hon oll miseriou, mæs ne deus quet evidomp var an douar a vir eürusdet, abaoue ma hon eus collet an innoçanç dre ar pec'het.

Ret eo eta en em resolvi da souffr, ha gortos e patiantet ar visericord a Zoue, quen na vezo cenchet ar vuez mortel-mâ en ur vuez immortel.

O peguer fragil oump-ni! hirio e cofessaomp hor pec'hejou, ha varc'hoas e couezomp enno adarre.

Quemer a reomp ar resolution d'en em viret eus ur faut; ha da benn un heur goude, e reomp ar pez hor boa en em broposet da gourrigea.

Sujet bras hon eus eta d'en em humilia, ha da gaout santimanchou a zisprigeanç ac'hanomp hon-unan, pa zoump quer fragil ha quen inconstant.

Coll ha ellomp memes e nebeut amser, dre on negligeanç, ar pez hon eus acquisitet dre ar sicour eus ar c'hraç, gant cals a labour hac a boan.

Pe seurt fin a raïmp-ni, mar coumançomp quen a-bred da squiza ha d'en em relachi?

Maleur deomp, mar clascomp

dija en em reposi, evel pa ve pep tra e peoc'h, ha ma vemp assuret eus hor silvidiguez, en dra ne apparis quet c'hoas en hor buez ar biana merq eus ur guir santelez.

## TREDE CHABIST VAR-NUGUENT.

*Ret ê songeal alies er Maro.*

Ret eo mervel : un dra eo pehini a erruo gueneoc'h abars nemeur.

An den a so hirio, ha varc'hoas n'er gueler mui ; ha pa vez dispariset a zirag hon daoulagat, e collomp souden ar memor hac ar sonch aneză.

O dallentez eus a galon an den, pehini ne sonch nemet en traou presant, hep sourcial eus ar pez a dle erruout gantàn !

En hoc'h oll actionou e tlefac'h en em gomporti, evel pa dlefac'h mervel en deiz-se.

Ma ve ho coustianç pur ha net, n'ho pe nemeur a aoun rac ar maro.

Guell a ve lacat evez d'en em breservi eus ar pec'het, eguet eus ar maro.

Ma ne douc'h quet hirio disposet mad da vervel, a c'hui a vezo guell disposet varc'hoas?

An deiz a varc'hoas a so incerten; ha penaus e illit-hu gouzout a c'hui a velo varc'hoas?

2. Petra servich deomp beva pell, pa en em gourrigeomp quen nebeut?

Allas! ur vuez hir ne ra alies nemet crisqui an nombr eus hor pec'hejou, elec'h o diminui.

Mar de dangerus mervel, ez é marteze dangerussoc'h c'hoas beva pell-amser.

Eürus an hini a sonch bepret en e heur divesa, hac en em brepar bemdez da vervel!

Mar hoc'h eus guelet ur re bennâc o vervel, songit e réot ive ar memes hent.

Songit dious ar mintin ne velot

quet marteze an nôs ; ha pa vezo deut an nôs, n'en em assurit quet e velot antronos vintin.

Bezet eta prest ato, ha bevit en bevelep feçoun ne viot quet surprenet gant ar maro.

Cals a gav ur maro prim, hac heb beza en em breparet : rac Map Doue hor Barner, a zeu pa songer nebeuta.

Pa en em velot en heur diveza-e commançot caout ur santimant all eus ho puez tremenet ; hac ho pezo ur c'heuz estranch da veza bet quen digalon ha quen negligeant.



Peguer fur ha peguen eürus eo an hini a ra e bossubl epad e vuez evit en em lacât er stad e pehini e carre en em gavout en heur ar maro !

Gant pebes fiziança ell gortos ar maro an hini ne heul quet ar bet corrompet, hac a labour da drechi e voal inclinationou, da souffr

gant patiantet pep seurt affliction ou dre garantez evit Jesus-Christ, hac a ra e bossubl da avanç bepret er vertuziou !

Queit ha ma hoc'h eus yec'het, e illit ober cals a œuvrou mad ; mæs pa viot clàn, ne ouzon quet a betra e viot capabl. Neubeut a dud en em gourrich dre ar c'hlènvet.

Na zaleit quet da ober ar pez a so necesser evit silvidiguez hoc'h ene : na fizit quet en ho querent nac en ho mignounet, rac hoc'h ancounec'haat a raïnt quent evit na sonch deoc'h.

Guel eo assuri ho silvidiguez, queit a ma hoc'h eus amser, ha cass d'an Eê hoc'h euvrou mad arauzoc'h, evit ne d'ê esperout sicour digant ar re-all.

Ma n'hoc'h eus quet sourci ac'hanoc'h oc'h-unan epad ho puez, piou en devezo sourci ac'hanoc'h pa viot maro ?



An amser bresant a so precius

propr eo da labourat evit ho sil-vidiguez, un amser a c'hraç eo, hac a reconciliation.

Perac eta na impliget-hu quet guell un amser pehini ne d'ê roet deoc'h nemet evit meritout un eürusdet eternel.

Dont a raï un amser ma c'hnulennot un devez pe memes un heur evit lacat urz en ho coustianç, heb gallout marteze e obteni.

Ah! va breur quæz, a pebes danger hac a pebes spount en em brëservot-hu, mar bevit bremâ en aoun hac e disfizianç eus ar maro.

Cunduit ur vuez vad, hac ho pezo mui a joa eguet a spount en hoc'h heur divezâ.

Disquit bremân mervel d'ar bed, evit ma coumançot neuse da veva gant Jesus-Christ.

Distaguit bremâ ho calon dious ar bed, evit ma viot neuse liproc'h da vont d'an Eê.

En em vortifiet bremâ ha grit pi-ingen, evit ma allot caout neuse un esperanç ferm da veza salvet.

Ah ! den paour, penaus e songit-hu e. vefot pell amser, pehini ne doc'h quet sur eus un devez hebquen ?

Peguement a dud a so bet tromplet, hac a so maro pa songent nebeuta ?

Pet gueich hoc'h eus-hu clevet lavaret : hen-a-hen a so bet lazet gant un taul cleze : hen-a-hen a so beuzet : un all, en ur goueza, en deus torret e c'houzoug : unan a so maro ous taul : un all er c'hoari : unan a so maro dre an tan, hac un all lazet gant al laëron.

Evelse ne ouzomp quet p'eur e finisso hor buez, na pe seurt maro hor bezo.

Grit eta bremâ, va breur ha va c'hoar, grit an oll vad a illit, queit a ma hoc'h eus an amser; labourit da zastum madou pere ne ouffe quet ar maro lemel digueneoc'h ; songit da assuri ho silvidiguez.

En em gonsiderit var an douar evel ur pelerin pehini a dremen hent, hep sourcial eus an afferou ar bed.

Bezit ato prest da barlial, pa n'hoc'h eus quet amâ a zemeuranç assur.

Grit mignounet dirac Doue en ur enori ar Sænt, hac en ur imita o vertuziou, evit ma intercedint evidoc'h en hoc'h heur divezâ.

Offrit bemdez da Zoue ho pedennou hac ho taelou, evit ma pligeo gantâ, goude ho maro, receo hoc'h ene en e demeuranç eürus hac eternel. *Amen.*

---

## PEVARE CHABIST VARNUGUENT.

*Var ar Varn, ha var ar poaniou a anduro ar bec'herien.*

En hoc'h oll actionou grit attention: en ho fin diveza ha considerit penaus e apparissot un deiz dirac ur Barner ous pehini ne deus netra cuzet, pehini ne c'hounezer quet dre bresanchou, pehini ne receo iscus ebet, mæs pehini a varn ervez ar justiç. 8

O pec'her maleürus ha disquiant! petra a respontot-hu da Zoue pehini a ene ho crimou-oll, c'hui pehini hoc'h eus aoun rac un den e coler?

Perac na labourit-hu quet da lacat urz en ho coustianç evit deiz ar varn, e pehini ne allo den nac ho sicour nac ho tifen; rac pephini en devezo avoalc'h da ober evintâ e-unan.

Bremâ dre ho labour hac ho poan e illit caout ur milit bras: ho taelou a ell beza agriabl da Zoue: ho contrition a ell satisfia evit ho pec'hejou ha purifia hoc'h ene.

2. Mar quemerit patiantet pa veac'h injuriet: mar d'hoc'h mui affliget abalamour d'ar pec'het a goumet ar re-all oc'h ha c'hoffanci, eguet abalamour d'an injur a recevit: mar pedit evit ar re a so control deoc'h, ha mar o fardounit a galon: ma ne rit quet difficulte da c'houlen pardoun ous ar re hoc'h eus offancet: mar doc'h prestoc'h da gaout truez, evit en

em lacât e coler: mar grit ho possubl evit en drec'hi hoc'h-unan, hac evit soumeti ar c'hiq d'ar speret, e reot ho purgator er bedmâ e nebeutoc'h amser, ha gant cals nebeutoc'h a boan.



Guell eo en em gourrigea bremâ eus hor viçou, hac en em burifia eus hor pec'hejou, evit ne d'ê gortos d'o expia er bed-all dre an tan.

3. Rac petra en devezo tan an Ifern da zivori nemet hor pec'hejou?

Seulvui a liberte a guemerit bremâ, ha seulvui' e heuliet an inclination fall eus ho corf, seul rigourussoc'h e viot punisset, ha sulvui a vatier a reservit evit an tan.

Er pez ma en deus pec'het un den, e vezo tourmantet muya.

Ar re diegus ha negligeant a vezo broudet gant broudou ruz.

Ar re gourmant a anduro un naoun hac ur sec'het cruel.

Ar re impudiq hac en em roet d'o fligeadurez, a vezo arrouset gant pec bervet ha soufr flerius.

Ar re avius a yudo gant ho. anquen diremet, evel bleizi arraget.

Pep crim en devezo eno edourmant particulier.

Ar re orgouillus a vezo goloet a vez hac a gonfusion : hac ar re avaricius a vezo er baourentez hac er miser an estrancha.

Un heur a dourmant eno a vezo rustoc'h evit na ve er bed-mâ cant vloaz eus ar brassa pinigen.

Amâ e tisquizer aviziou hac en em gosoler gant e vrassa mignounet; mæs ne deus repos na consolation evit ar re zaounet.

Songit eta bremâ da effaci ho pec'hejou, dre ar binigen, evit ma en em gafot da zeiz ar Varn en assuranç gant ar re eürus.

Neuse ar re just a savo gant un assuranç vras a enep ar re o devezo o fersecutet ha dispriget var an douar.

Neuse an hini a souffr bremâ gant

humilite beza barnet gant an dud, a vezo o barner.

Neuse ar paour hac an humbl en devezo ur fiziang vras; hac an orgoüillus a greno gant aoun ha gant spount.

Neuse e velot eo bet fur an hini pehini dre garantez evit Jesus-Christ en deus souffret beza dispriget ha goapeet gant ar bed.

Neuse an injuriou hac ar persecutionou anduret gant patiantet a raï consolation ha gloar ar re just, ha den ne gredo mui lavaret netra en o enep.

Neuse ar re just a vezo leun a fiziang, hac ar bec'herien a zisec'ho gant disesper.

Neuse ar c'horf pehini a vezo bet mortifiet dre ar binigen, en em gavo eaëroc'h evit pa vize bet maguet dilicat hac en e blijadur.

Neuse ar guiscamanchou simpl ha dister a vezo cavet caër, hac an habijou precius a vezo cavet vil ha displed.

Un ty bian ha paour a vezo neuse·

mui istimet eguet ur pales alaouret.

Neuse e vezo avantajussoc'h beza bet patiant hac oboissant, eguet beza bet bras ha puissant var an douar.

Neuse e viot countantoc'h da veza dispriget madou an douar, eguet da veza destumet tènsoriou.

Countantoc'h e viot da veza en em entretenet gant Doue en oresoun, eguet da veza tremenet an amser e conversationou inutil gant an dud.

Countantoc'h e viot da veza gret pinigen, eguet da veza heuliet plijadurezou ar bed.

Disquit eta bremâ anduri poaniou dister ar vuez-mâ, evit beza neuse preservet eus a boaniou quen terrubl.

Eprouvit amâ petra a allot da soufr er bed-all. Ma ne illit bremâ soufr ur boan bian ha ber, penaus e allot-hu anduri tourmanchou eternel?

Mar deu bremâ an distera incommodite d'ho. renta quen impatiant,

petra a raï tan an Ifern?

Comprenit ur veich mad penaus ne oufac'h quet en em rejouissa amâ gant ar bed, hac en em rejouissa er Barados gant ar Sænt.

Pa ho pe bevet bete-vremâ e creiz an enoriou hac ar plijadurezou, petra a serviche quemense deoc'h mar rencac'h mervel er moumentmâ.

Pep tra so eta vanite nemet caret Doue hac e servicha.

Rac an nep a gar Doue a greis e galon, n'en deus aoun na rac ar maro, na rac ar varn, na rac an Ifern; abalamour ar garantez parfet a ra deomp tostaat ous Doue gant fiziang.

## PEMPET CHABIST VARNUGUENT.

*Ret eo labourat gant couraich d'en em gourrigea ha da avanç er vertuz.*

Bezit sourcius ha vigilant da ser-

vicha Doue; ha songit p'evit tra en deus ho cıouet.

Ha ne d'ê quet evit beva evintâ, ha labourat d'en em renta ur C'hristen mad?

Labourit eta gant couraich d'en em avanç er vertuz, rac abars nemeur e recevot ar recompanç eus ho labour.

Evit un nebeut a boan ho pezo bet, e quefot ur repos hac ur joaüsdet heb fin.

Mar bezit fidel da ober ervad, credit parfet e vezo Doue ive fidel d'ho recompanci.

Esperanç vad a dleit caout da c'hounit ar gurunen a c'hloar pehini a so proposet deoc'h; mæs ne dleit quet en em gridi re sur anezi, gant aoun na zeuac'h pe d'en em relachi, pe da guemer gloar ha vanite.

2. Ur certen den pehini a voa nec'het alies defaut gouzout hac èn a vize salvet, oc'h en em santout un deiz leun a dristidiguez, en em brosternas en Ilis evit ober oresoun.

dirac an Auter, en ur lavaret ennâ e-unan : *O! ma venn assuret da beserveri e graç Doue!* Doue a reas dezàn clevet ar respont-mâ e goëlet e galon : Ma ouffac'h quemense, petra a falfe deoc'h-hu da ober? grit bremàn ar pez a raec'h neuse, hac e viot assuret mad. Neuse-souden consolet, en em abandonas da volontez Doue, hac e voe dilivret eus a bep nec'h hac inquietud. N'en em lacas mui e poan da onzout petra a arruffe gantàn, mæs hepquen da anaout petra a oa agriabl ha parfet dirac Doue, evit e bratica.



3. *Esperit e Doue, ha grit ar mad*, eme ar Profet.

Ar pez a ampeich cals a dud d'en em gourrigea eus o fautou ha dà avanç er vertuz, eo an aoun o deus rac ar boan hac an difficulteou.

Ar pez a ra er c'hontroll da re all avanç er vertuz hac er berfection, eo ur gouraich ferm ha constant pehini a drec'h ar brassa ampechamanchou.

Rac seul vuy en em vortifi hac en em drec'h an den, seul vuy e profit, ha seul vrassoc'h graçou e vilit.

4. N'en deus quet an eil quement evel eguile a bassionou da drec'hi ha da vortifa; an hini cousgoude en deus mui anezo, a ell avanç mui er vertuz, mar en deus mui a gouraich d'en em gourrigea.

Daou zra specialamant hor sicour cals d'en em gourrigea ha da avanç er vertuziou : ar c'henta eo, labourat da drec'hi dreist pep tra ar viç da pehini hon eus mui a inclination : an eil, en em applica da acquisita ar vertuz a behini hon eus brassa ezom.



5. Tennit Profit eus a bep tra ; bezit sourcius da imita ar mad, ha da drec'hi diouc'h an drouc pe ar fautou a velit er re-all.

Songit penaus, evel ma remerquit hoc'h-unan ar re-all, ez ouc'h ive remerquet gant-o.

O peguen douç ha pequen agriabl

eo beva gant tud devot ha reglet mad!

Peguen trist eo en em gavout e touez tud indevot ha negligeant en o dever!

Peguen domaichus eo negligea an obligationou eus e etat; hac en em amusi gant traou a bere ne ver quet carguet!

Ur c'hristen fervant a so ato countant, hac a ra gant joa e zever ha quement a goumander dezàn.

Ur c'hristen laich ha negligeant ne ell quet santout ur guir gontantamant, nac ur guir gonsolation en e galon.

Ar C'hristen pehini a vev heb urz, a so exposet da goueza e meur a faut; hac an hini a glasq re e liberte, a vezo ato e poan, abalamour ma tisplijeo dezàn bepret an eil dra pe eguile.

Sellit ouz Jesus crucifiet; sujet bras hoc'h eus da ruzia gant mez ha confusion da veza bet quen nebeut a sourci da renta ho puez hènvel ous e hini.

Ur C'hristen pehini en em applic gant attantion ha devotion da vedita var buez ha Passion hor Salver, a gavo eno abondamant quement a so util ha necesser dezàn, ha ne ouffe quet caout exerciç all ebet a guement a ve profitaploc'h.

Ma ve Jesus en hor c'halon, e peguen neubeut amser e vemp-ni instruet var quement a dleomp da ouzout.

Guellit c'hoas penaus e vev un nombr bras a Religiuset er C'houèn-chou : ne sortiont nemeur : beva a reont retiret bras : o, bevanç a so paour : o guiscamant a so gros : labourat a reont cals : parlant neubeut : beilla en nos, ha sevel mintin : pell e vent en oræsoun, hac en em zerc'hel a reont e peb urz vad.

Guelet ar Chartreuset, ha cals a Religiuset all hac a Leaneset, pere a sav bemnos evit cana meuleudiou Doue. Ha ne ve quet eta mezus deoc'h-hu beza diegus en ho pedennou ha negligeant en ho tever,

endra vez occupet quement a dud santel oc'h ober oræson, pe o cana menleudiou Doue, pe o labourat evit e c'hloar?



Pa vez deut an den d'ar poent ne glasq mui e gonsolation en traou crouet, neuse e c'haf e Doue, ha, petra-bennâc a arru gantâ, en em guef coutant.

Neuse n'en em abandoun n'a d'ar joa er brosperite, na d'an dristiguez en adversite; mæs en em abandouni a ra gant ur fizianç parfet etre daouarn Doue, pehini a zalc'h dezàn lec'h a bep tra.

Songit penaus e tosta bemdez ho fin, penaus an amser gollet ne zistro mui, ha penaus birviquen ne acquisitot ar vertuziou heb cals a sourci hac a labour.

Mui a boan en effet a sant an ene o resista d'ar viçou ha d'ar passionou, evit na sant ar c'horf oc'h ober ar rusta labour.

Mar coumancit d'en em relachi,

en em guefot goassoc'h e pep fæçoun ; mæs mar douc'h couraichus ha fervant, graç Doue hac ho ferveur a raï deoc'h jouissa eus ur peoc'h bras, ha caout douç hac agriabl ho labour.

Un den fervant ha sourcius a so prest da bep tra.

Countant ha joaüs e viot ato d'an noz, pa ho pezo impliget ervad an devez.

An nep ne d'ê quet sourcius da evita ar fautou bian, a gouezo hep un nebeut er re vras.

Beillit ato varnoc'h, en em excitit bepret d'ar ferveur ; ha pa velfac'h ar re-all oc'h en em negligea, n'en em negligit quet hoc'h-unan.

Seul vuy a boan a guemerot d'en em drec'hi, seul vuy e profitot er vertuz.

*Fin eus ar c'henta Levr,*





# AN EIL LEVR
## EUS AN IMITATION
# JESUS-CHRIST.



## QUENTA CHABIST.

*Var ar Vuez interior.*

Rouantelez Doue, eme hor Salver, a so enoc'h.

Rouantelez Doue eo ar peoc'h hac ar joausdet pehini a zeu eus ar Speret Santel.

En em gonvertissit da Zoue a greis ho c'halon, hac e cavo hoc'h ene ar repos.

Disquit disprisout an traou exterior, hac en em rei d'ar re interior, hac e velot soudeu Rouantelez Doue enoc'h.

Jesus a zeui davedoc'h, hac a raï deoc'h tânva an douçder eus e gon-

solationou, mar preparit dezàn en ho calon ur plaç dîn d'e receo.

Ar galon eo a glasq, hac eno en em blich och ober e zemeurânç.

Alies e visit un den interior, evit e garga a beoc'h hac a gonsolation.

2. Couraichit eta, ene fidel, preparit dezàn ho calon, evit ma pligeo gantàn ho pisita ha chom enoc'h.

Rac lavaret en deus e-unan : *an nep em c'har, a viro va gourc'hemennou : ha me ha va Zad a zeui da vintàn, hac a chommo gantàn.*

Digorit eta ho calon da Jesus, ha serrit-hi ous oll draou ar bed.

Pa ho pezo an heur d'e gaout e-noc'h, e viot pinvidic avoalc'h.

Pourvei a ra ac'hanoc'h, en he-velep-fæçon n'ho pezo quet ezom da lacat hoc'h esperanç en dud.

An dud a gench hac a vanq eus a ur moument d'eguile; mæs Jesus a so bepret ar memes, hac a chommo gueneoc'h beto'r fin.

3. Ne dleit quet counta cals var un den, petra-bennâc e ve ho mi-gnoun hac e rente deoc'h meur a

servich; rac fragil ê ha mortel : ne dleit quet ive en em attrista cals, mar deu da drei e guein ha da veza control deoc'h.

Ar re a so hirio ho mignounet, a allo varc'hoas beza hoc'h adversourien; hac ar re a so hirio hoc'h adversourien, a vezo martese varc'hoas ho mignounet : an dud a zench evel an avel.

Liquit ho fiziane oll e Doue ; na zongit ha na guirit nemetàn : ho souten hac ho tifen a raï, ha disposi pep tra evit ho prassa avantaich.



Ne d'ê quet houmâ ho pro : ne douc'h amâ nemet un divroët hac ur pelerin; ha ne guefot jamæs a repos, nemet oc'h en em unissa gant Jesus-Christ.

4. Perac oc'h-hu quen occupet gant traou ar bed, pa ne d'ê quet amâ ar plaç eus ho repos?

An Eê eo ho pro, eno e tle beza ho temeuranç; ne dleit eta sellet nemet en ur dremen ous traou ar bed-mâ.

Tremen a reont-oll ha c'hui a dremeno ive gant-o.

Liquit evez na zeuac'h da staga hn calon out-o, gant aoun na veac'h tromplet, hac en em gollac'h.

Songit en Eê, hac adressit continuellamant ho pedennou da Jesus.

Ma ne illit quet en em applica da ur gontemplation huel, en em liquit da gonsideri Passion hor Salver, hac en em reposit en e C'houliou sacr.

En ur gonsideri e C'houliou precius, en em santot soulaget en hoc'h afflictionou, e souffrot hep poan beza dispriget gant an dud, hac e andurot gant patiantet quement drouc a ouffent lavaret ac'hanoc'h.

5. Jesus-Christ a so bet e-unan dispriget var an douar; abandounet ê bet gant e vrassa mignounet hac e Ebestel e creiz e vrassa affliction.

Pliget e bet gantâ anduri beza humiliet; ha c'hui a gredo goudese en em glem eus a un dra bennâc!

Jesus en deus bet adversourien ha tud pere a zroucprezegue anezàn ;

ha c'hui a falfe deoc'h beza caret ha respetet gant an oll!

Penaus e c'hounezot-hu ar gurunen a batiantet, ma ne erru gueneoc'h nac adversite, na tra ebet control?

Ma ne fell deoc'h soufr netra, penaus e viot-hu caret gant Jesus-Christ?

Souffrit gant Jesus hac evit Jesus, mar fell deoc'h ren gant Jesus en e Rouantelez.

6. Mar sonchac'h a barfetet ha gant santimanchou a ganrantez er pez en deus anduret Jesus-Christ dre garantez evidoc'h, e ve joa gueneoc'h beza rebutet gant ar bed, abalamour carantez Jesus a ra deomp en em zisprijout hon-unan, hac en em gridi din da veza dispriget gant an oll.



An nep en deus ur guir garantez evit Jesus a ell heb ampechamant ebet en em unissa gant Doue, ha jouissa eus a ur repos parfet.

An hini a istim hac a bris an traou, non pas hervez an istim a reer anezo er bed, mæs hervez ma int dirac Doue, hennes a so fur e guirionez, hac a so desquet mui gant Doue evit gant an dud.

Un den interior a ell en em recueilli e pep amser hac e peb lec'h, abalamour n'en em ro jamæs antteramant d'an traou exterior.

E labour hac e occupationou ne droublont quet ar peoc'h eus e ene, abalamour ma ra pep tra gant urz ha gant patiantet.

An nep en deus sourci da regli ervad e interior, n'en em arret quet da examina na da sellet petra a ra ar re all.

Netra ne ro mui a zistraction eguet en em emellout eus ar pez ne vern quet ouzomp.

8. Ma veac'h disposet mad, pep tra a droffe e mad evidoc'h hac en ho profit.

Cals a draou a zisplich deoc'h hac ho troubl alies, abalamour ne doc'h quet c'hoas maro parfetamant

deoc'h hoc'h-unan ha d'ar bed.

Ne deus netra a guement a ambaras hac a souill guement calon an den, evel ar garantez direglet evit an traou crouët.

Mar renoncit d'ar c'honsolationou exterior, e viot e stad da gontempli an traou celestiel, hac e santot alies en hoc'h interior ur joa pur ha santel.

## EIL CHABIST.

*Pa erru gueneoc'h un humiliation bennâc, en em abandounit etre daouarn Doue.*

N'en em liquit quet cals e poan pe èn a vezo an dud en tu gueneoc'h, pe int-iy a vezo en hoc'h enep; mæs grit ho possubl ma vezo Doue en tu gueneoc'h e quement a reot.

Ho pezit ur goustianç vad, ha Doue a vezo ho protectour.

An oll valiç eus an dud ne

ouffe quet noazout d'an hini a so proteget gant Doue.
Mar gouzoc'h anduri ha tevel, ne vanco morse deoc'h sicour eus an Eê.
Doue a oar an amser hac ar fæçoun d'ho tilivra ; en em abandounit eta etre e zaouarn.
Alies ez ê avantajus deomp, evit hon renta humploc'h, e ouffe ar re-all hon defautou, hac o reprochent deomp.
Un den humbl a enef hac a ansao e faut, ha dre eno e ra d'ar re a yoa fachet ountâ, patiantaat ha douçaat.
Conservi a ra e-unan ar peoc'h pa receo un injur pe ur confusion bennâc, abalamour ne glasq quet beza istimet gant an dud, mæs gant Doue hebquen.
Doue ive en difen, er c'har, er c'honsol, a scuill e c'hraçou varnezâ gant abondanç, ha, goude beza e humiliet, e ra ma vez istimet hac enoret.
E dreti a ra ouspen-ze evel ur mignoun, e c'hervel hac e denna

a ra daventã gant un douçder carantezus, ha disculya a ra dezâ e secrejou.

Peguen avantajus eta eo beza humbl! mæs evit beza humbl en effet, ret ê deoc'h en em gonsideri evel an diveza hac an distera eus an oll.

## TREDE CHABIST.

### *Var ar Peoc'h interior.*

Coumancit dre en em lacaat hor'hunan e peoc'h, hac e viot goudese e stat d'e lacaat etouez ar re-all.

Un den pehini a gar ar peoc'h, hac a labour d'e lacaat etouez an nessa, a servich mui eguet un den habil ha savant.

Un den turbulant a gred quent an drouc evit na gred ar mad, trei a ra memes ar mad e drouc: mæs un den douç ha patiant a dro pep tra e mad.

An den douç n'en deus goal sonch ebet eus a zen; mæs an den tur-

bulant a sonch ato e drouc, ha ne ell na chom e-unan, na lesel ar re-all e repos.

Alies e lavar traou var pere e tleffe tevel; hac e vanq da ober ar pez a ve necesser a rae.

Songeal a ra er pez a dle ar re-all da ober, ha ne sonch quet en e zever e unan.

Mar hoc'h eus eta ur guir zel, ur guir desir da broculi ar mad, bezit sourcius d'en em acquita hoc'h-unan eus ho tever, ha goudeze e allot gant resoun goulen ma raï pep-unan e hini.

Mæs petra a rit-hu? excusi a rit ho fautou ha ne fell quet deoc'h receo escus ar re-all.

Dereatoc'h a ve deoc'h en em accusi hoc'h-unan, hac escusi ho preudeur.

Evelse eo en em gomport an dud humbl ha carantezus, pere ne fachont morse, ha ne dint drouc-contant nemet anezo o-unan.

Ne d'ê quet un dra diæz beva e peoc'h gant tud douç hac a hu-

mor vad : en em blijout a rer naturelamant en o c'hompaignunez : pep hini a gar caout peoc'h, ha bepret e caromp mui ar re o deus ar memes inclination hac ar memes santimant eveldomp.

Mæs ret ê caout cals a vertuz, evit beva e peoc'h gant tud difficil hac a voal humor, gant tud diresoun hac ato control.

Beza ez eus tud pere a vev e peoc'h ganto o-unan, ha gant an oll.

Beza ez eus er c'hontrol, pere ne ellont quet beva e repos, na lesel ar re-all e peoc'h quen nebeut : insupportabl int d'an oll, hac insupportabloc'h c'hoas dezo o-unan.

Beza ez eus er-fin pere a gonserv ar peoc'h enno o-unan, hac a labour d'e froculi ive d'ar re-all.

Guir eo cousgoude penaus n'e d'ê quet o veza exant a boaniou hac a afflictionou e caver ar peoc'h er vuez miserabl-mâ, mæs quent oc'h o souffr gant patiantet ha gant humilite.

An nep a oar anduri gant mui

a batiantet, ɥo en deus ar brassa peoc'h : triomphla a ra aneză e-unan hac eus ar bed, mignoun eo da Jesus-Christ, hac heritour eus an Eê.

## PEVARE CHABIST.

### *Var ar Burete a Galon.*

Mar deo ho calon pur ha libr dious pep affection direglet, ne guefot quet poanius na diæz ober ar mad.

Ho sperет en em gavo libr ha countant, ma n'hoc'h eus quen intantio na quen desir nemet da ober ar pez a so agriabl da Zoue, ha profitabl d'an Nessa.

Ma ve pur ho calon, an oll grouadurien a ve evidoc'h ur mellezour e pehini e alphac'h contempli an hini en deus ho c'hrouet, hac e servichent deoc'h da Levr e pehini e tescac'h regli erfad ho puez.

Ne deus netra en effet var an douar, peguer bian ha peguen

dister bennâc e ve, na zisquez deomp ar vadelez a Zoue.

2. Ma ve pur hoc'h interior, e comprenac'h ervad pep tra, hac e estimac'h an traou hervez ma int dirac Doue.

Peurvuya e estimomp an traou, hac e jugeomp anezo hervez hon inclination pe an disposition eus hor c'halon.

Mar deus ur joaüsdet bennâc er bed-mâ, ez eo a dra sur evit un den pur a galon; ha mar deus tristidiguez ha poan en ul leac'h bennâc, den n'er sant mui eguet an hini en deus ur goal-goustianç.

Evel an houarn lequeet en tan, a ziver hac a zeu da veza puroc'h ha caëroc'h, evelse an den pa en em rn da Zoue ha pa vez anflammet dre ar garantez divin a zeu da veza purifiet, ha cènchet en un den nevez.

Pa goumanç an den da yenaat e carantez Doue, ur boan vian hac an distera difficulte a ra aoun dezàn; mæs pa goumanç da servi-

cha Doue gant ferveur, e caf æz ha facil ar pez a gave quent rust ha difficil.

## PEMPET CHABIST.

### *Va ar gonsideration ac'hanomp hon-unan.*

NE dleomp quet fiziout re en hor santimant hon-unan, rac nebeut a sclerigen hon eus, hac alies memes e c'hollomp dre hon negligeanç.

Alies ive ne anaveomp quet an dallentez eus hon ene; rac alies e fell deomp iscusi an drouc memes hor be gret.

Alies e songeomp ober evit gloar Doue ar pez ne reomp nemet evit countanti hon humor.

Guelet a reomp ur blousen el lagat ar re-all, ha ne velomp quet un treust en hon hini hon-unan.

Cals a guevomp hon eus da anduri gant ar re-all, ha ne songeomp quet er pez o deus ar re-all da souffr guaneomp.

Ma sonchemp peguer coupabl oump hon-unan, ne vemp quet quer rigoulius o varn ar re-all.

Un den interior ne deo quet occupet eus ar re-all mæs anezàn e-unan.

Beillit eta varnoc'h hoc'h-unan, ha lesit ar pez ne vern quet ouzoc'h.

Songit d'en em acquita eus ho tever, ha da blijout da Zoue, ha netra ne raï poan deoc'h.

Na guemerit quet re a sourci eus an traou temporel : muy e profitot oc'h en em occupi eus an traou spirituel.

Considerit evit nebeut a dra quement contantamant ha quement consolation a illit da receo aberz an dud.

Na istimit netra bras, netra agriabl, netra avantajus, nemet Doue, hac ar pez a zeu digant Doue.

Ne deus nemet Doue a guement a so eternel bac infinit ; ne deus eta nemetàn a guement a ell beza ar guir gonsolation eus hon ene, hac ar guir joaüsdet eus hor c'halon.

## C'HUEC'HVET CHABIST.

*Var ar joaüsdet eus a ur goustianç vad.*

Ar pez a ra joaüsdet un den honest, eo e goustianç; o pezet ur goustianç vad, hac o pezo ato joa.

Ar goustianç vad a ell anduri cals, ha beza joaüs e creiz ar brassa afflictionou.

Ar goal goustianç a so ato troublet, ha bepret var aoun.

Reposi a reot e peoc'h, ma ne rebeich deoc'h netra ho coustianç.

N'en em rejouissit jamæs nemet pa ho pezo gret mad.

Ar re vechant n'o deus jamæs a repos en o calon, nac ur guir joaüsdet, rac Doue e unan en deus lavaret : *Ne deus quet a beoc'h evit ar re impi.* Mar lavaront deoc'h eta : *Emeomp e peoc'h, ne erruo drouc ebet gueneomp, ha piou a grete en em lacat ouzomp ?* Ne

gredit quet anezo; rac coler Doue a gounezo varnezo en un taul.

2. Beza joaüs en afflictionou, ne d'ê quet un dra diæz d'an nep en deus carantez Doue, rac e joa eo souffr, ha douguen e Groas gant Jesus-Christ.

Ar gonsolation a recever digant èn dud a dremen timad, hac ar joaüsdet a gaver er bed, ne vez quet heb tristidiguez.

An hini a zesir gloar an Eê, ne ma quet e poan gant gloar ar bed.

An nep ne ma quet e poan pe èn a vezo meulet, pe èn a vezo tamalet gant ar bed, a vev en ur peoc'h bras.

Mar gonsiderit mad petra ouc'h en hoc'h interior, ne reot quet cals a istim eus ar pez a lavar an dud ac'hanoc'h.

Ne d'ouc'h nac honestoc'h den, evit beza meulet, na mechantoc'h, evit beza blamet gant an dud.

Beza ez oc'h ar pez ma nuc'h, ha petra bennâc a vezo lavaret ac'hanoc'h, ne viot ato nemet ar pez ma oc'h dirac Doue.

An dud a vel ar visaich, mæs Doue a vel ar galon.

An dud a sell ous an actionou, mæs Doue a gonsider an intantion.

Ober ato mad, hac en em estimout nebeut, a so ur merq eus a un ene humbl.

Divoeret a galon vad ar joaüsdet hac ar gonsolation a eller da gaout en traou crouet, a so sin eus ur burete vras a galon, hac eus ur fiziang vras e Doue.

Clasq Doue en e unan, querzet bepret en e bresanç, ha beza heb attaich evit an traou exterior, a so an disposition hac ar stat eus un den interior ha spirituel.

## SEISVET CHABIST.

*Ret e caret Jesus dreist pep tra.*

Eurus an hini a gompren ervad petra eo caret Jesus, hac en em zisprijout e-unan dre garantez evit Jesus.

Ret eo quitaat evit Jesus ar pez

a guirit muya, abalamour ma fell dezàn beza caret e unan dreist pep tra.

Garantez an dud a so tromplus hac inconstant : carautez Jesus a so fidel ha perseverant.

An hini a laca e galon da garet an traou crouet, en devezo abred pe divead an displijadur d'en em separi diout-o : mæs an hini a gar Jesus, er possedo eternellamant.

Liquit ho calon da garet Jesus, pehini ne guittaï quet ac'hanoc'h pa viot abandounet gant an oll, ha pehini ne bermeto quet e veac'h er fin collet.

En em zalc'hit bepret e harz Jesus en ho puez hac en ho maro ; en em reposit var e fidelite : èn e unan a ell ho sicour pa vanco pep tra deoc'h,

Jesus a fell dezâ caout e unan ho calon heb partaich na reservation ebet, ha rènn eunâ evel ur Roue var e Dron.

Ma ve ho calon antieramant distag ous an traou crouet, Jesus en em bliche oc'h ober e zemeuranç enni.

deus eavet un tènzor precius, pe evit lavaret guel, cavet en deus ur mad pehini a so dreist an oll madou.

An nep a goll Jesus, a ra ur c'holl heb comparesoun brassoc'h evit pa golfe oll vadou ar bed.

An hini a vef heb Jesus, a so paour meurbet; an hini a possed Jesus, a so pinvidic bras.

Ur squiant caër eo gouzout en em antreteni gant Jesus, hac ur furnez parfet eo gouzout e gonservi en e galon.

Bezet douç ha patiant, bezet humbl ha devot, ha Jesus a chom mo gueneoc'h.

Mar troït ous an traou exterior, Jesus a bellaï diouzoc'h

Ha mar pella diouzoc'h, ous piou ho pezo - hu recours? e pelec'h e quefot-hu un hevelep mignoun?

Ne ouffac'h quet beva countant heb ur mignoun bennâc; ha ma ne deo Jesus ho mignoun dreist an oll, e viot bepret e chagrin, e tristidiguez.

Ne ouzoc'h quet eta petra a rit, mar liquit en un all ho fiziang hac ho joaüsdet.

Carit an oll abalamour da Jesus, ha carit Jesus abalamour dezâ e-unan.

Jesus a milit beza caret e-unan dre ur garantez special, pa zeo e-unan guelloc'h ha fideloc'h evit an oll mignounet.

Carit abalamour da Jesus, hac e Jesus, quen ho mignounet, quen hoc'h adversourien, ha pidit-èn da rei dezo-oll ar c'hraç d'e anaout ha d'e garet.



Na c'hoantaït jamæs beza meulet ha caret muy evit ar re-all; rac quemense ne d'e dleet nemet da Zoue, da hebini netra ne d'e din da veza comparachet.

Na zesirit quet e ve calon den ebet occupet eus ac'hanoc'h, ha na lisit quet hoc'h hini da veza occupet eus a zen; mæs desirit ma rezno Jesus en ho calon hac

e calonou an oll dud vertuzus.

Evit gallout en em occupi eus a Jesus, ha santout pe guer bras eo e doucder, eo ret caout ur galon bur ha libr dious peb attaich evit an traou crouet.

Mæs ne arruout jamæs er stadse, nemet sicouret e veac'h dre e c'hraç; rac gant e c'hraç e illit pep tra, hac hep e c'hraç ne doc'h nemet paourentez ha sempladurez.

Cousgoude petra bennâc ma seblant neuse Jesus hoc'h abandouni, ne dleit quet coll couraich, mæs quent lacât ho fizianç ennâ, en em resina generusamant d'e volontez, hac esperout e teui adarre d'ho pisita : rac an eaust a heul ar goan, an deiz a zistro goude an nôs, ha goude an tourmant e teu an amser gaer.



## NAVET CHABIST.

*E pe fæçoun e tleomp en em gomporti, pa vezomp privet eus a bep consolation.*

EN amser ma ra Doue deomp santout e gonsolationou, ne d'ê quet diæz disprijout ar re a ellomp da receo abers an dud.

Mæs ret eo caout cals a vertuz, evit divoeret a galon vad pep sort consolation humen ha divin, ha souffr e peoc'h abalamour da Zoue an abandoun-se, heb examina peracoump tretet evelse.

Hac un dra vras eo beza joaüs ha devot en amser ma plich da Zoue ho pisita hac ober deoc'h santout an douçder eus e c'hraç? Piou na zesirre quet ar moument eürus-se?

Æz eo redec, pa vezer douguet gant ar c'hraç.

Ne dleer quet beza soueset ma

ne sant quet e vec'h an hini a so sicouret gant an oll-galloudec.

2. Dre inclination e clascomp bepret ur gonsolation bennâc ; ha poan hon eus oc'h en em separi dious ar pez a blich deomp.

Ar Merzer eürus Sant Laurans a drec'has an inclination-ze, en ur zisprijout quement a elle rei dezàn countantamant var an douar; trec'hi a eure ar garantez hac an deneridiguez vras en devoa evit ar Pap Sant Sixt, en ur souffr a galon vad, abalamour da Jesus, beza separet dious ar Pap Santel-ze.

Evelse e trec'has an affection en devoa evit an den Doue, dre ar garantez en devoa evit Doue memes ; ha guell e oa gantàn beza privet eus ur gonsolation humen, eguet mancout a soumission d'ar volonte divin.

Disquit en em separi evelse abalamour da Zoue dious ho prassa ha necessera mignounet.

N'en em chagrinit quet mar deuont d'hoc'h abandouni, pa renquit

abred pe ziveat en em separi diouto.



3. Coumbati a renquit couraichusamant ha pell amser hoc'h inclination, abars ma ouffot en em drec'hi hoc'h-unan, ha trei hoc'h oll affection varzu Doue.

An nep en em gar e-unan, a glasq souden ar c'honsolationou humen.

Mæs an hini a gar Jesus-Christ, hac a laca e studi d'e imita, a ra nebeut a istim eus ar c'honsolationou-ze; hac a zesir quent labourat hac anduri cals evit Jesus-Christ.

4. Pa blich eta da Zoue scuilla en ho calon ur gonsolation spirituel bennâc, recevit-hi gant actionou a c'hraç, hac anavezit ez eo un donezoun a ra Doue deoc'h; ha non pas un dra ho pe militet.

N'ho pezet quet evit-se guelloc'h santimant ac'hanoc'h hoc'h-unan, ha n'en em rejouissit quet re; mæs bezet quen humploc'h, ha liquit guell evez en hoc'h oll ac-

tionou, rac ar moument eürus-se a dremeno, hac an demptation a zistroï.

Pa viot privet a gonsolation, n'en em desolit quet, mæs gortoït gant humilite ha gant patiantet ma pligeo gant Doue ho pisita a-nevez, pa zeo puissant avoalc'h evit rei deoc'h adarre graçou ha consolationou brassoc'h hac abondantoc'h.

Ar re ho deus un experianç bennâc eus ar gundu a zalc'h Doue var e servicherien fidel, ne dint quet souezet eus ar chènchamanchou-ze a gonsolation hac a abandon, rac gouzout a reont eo bet erruet alies ar memes tra gant ar brassa Sænt, ha gant ar Brofetet ancien.

5. Ar Profet David, oc'h en em santout un deiz leun a gonsolation, a lavare gant un transport a joa ar c'homsou-mâ : *ne vezo mui netra capabl da rei din na chagrin na tristidiguez.*

Mæs oc'h en em gavout goudese privet a gonsolation, e lavare ar c'homsou-all-mâ evit discleria e

boan hac e affliction : *distroet hoc'h eus, va Doue, ho faç divarnon, hac ez oun couezet en un desolation vras.*

Etouez quemense tout David ne goll quet esperanç, mæs pidi a ra gant mui a ferveur, en ur lavaret : *me a grio etresec enoc'h, va Doue, ha ne heanin da implori ho misericord.*

Erfin e beden o veza bet exaucet, e lavar : *Doue en deus va sezlaouet, truez en deus bet ouzin, ma sicouret en deus, chènchet en deus va daelou e joaüsdet : ma c'harguet en deus a gonsolation.*

Mar deo bet ar re santela tretet hac amprouet evelse gant Doue, ne dleomp quet en em zigouragi, ni tud paour ha sempl, mar bezomp aviziou leun a ferveur, hac aviziou heb santimant ebet a zevotion; rac ar Speret-Santel a zeu hac en em retir, hervez ma plich gantàn. Rac-se e lavare Job : *va Doue : bisita a rit an den dious ar mintin, ha quer buan goudese en amprouït.*

6. Ne allomp eta lacaat hor fi-

zianç e netra nemet e misericord an Autrou-Doue hac er sicour eus e c'hraç.

Rac hac e vemp e compaignunez tud vad ha devot, ha gant mignounet fidel, pe e lennemp levriou a zevotion ; pe e cleffemp canticou spirituel ha guersiou caer, quemense oll a ro deomp nebeut a sicour hac a gountantamant, pa vezomp dileset gant ar c'hraç, hac abandounet deomp hon-unan.

N'hon eus quet neuse guell remed eguet hor batiantet hac ar resination da volontez Doue.



7. Biscoas ne deus bet den quen devot ha quer santel na ve bet privet avisiou eus ar c'hraç, pe n'en deffe santet e ferveur o timinui.

Biscoas Sant ne d'é bet quer sclereet gant Doue, na quer ravisset e Doue, ne ve bet amprouet dre an demptation.

Rac an hini n'en deus quet anduret un affliction bennâc dre ga-

rantez evit Doue, ne vilit quet receo digantâ an donæsoun eus ur gontemplation huel.

An demptation a gustum beza ur sin hac ur merq eus ar gonsolation pehini a dle e heulia.

Hac en effet d'ar re a vezo bet amprouet dre an demptation hac an affliction, ez eo prometet ar gonsolation celestiel.

8. Doue a gonsol an den, evit ma vezo creoc'h ha courajussoc'h da anduri ar poaniou hac an afflictionou; hac e permet goudeze e ve temptet, gant aoun n'en em c'hlorifie en e euvrou mad, pe er graçou a receo eus an Eê.

An Drouc-Speret ne gousq quet, hac ar c'hiq ne d'ê quet c'hoas maro. Bezet eta ato prest da goumbati, pa hoc'h eus a zeou hac a gleiz adversourien pere a glasq bepret ho surpren.



## DECVET CHABIST.

*Var an anaoudeguez vad a dleomp da Zoue evit e c'hraçou.*

PERAC e clasquit-hu ar repos, pa oc'h ganet evit al labour? En em zisposit da anduri quent evit da receo consolationou, ha da zouguen ar Groas quent evit da veva er joaüsdet.

Piou eo an den er bed-mâ n'en em gaffe quet eürus da santout bepret ar gonsolation hac ar joa spirituel, ma alfe o c'haout ato?

Rac ar gonsolation spirituel a dremen cals an oll plijadurezou eus ar bed.

Blijadurezou ar c'horf a so væn pe mezus : mæs ar plijadurezou spirituel a so honest hac agriabl, abalamour ma teuont eus ar vertuziou, ha ma int roet gant Doue d'an Eneou pur.

Mæs den ne ell jouissa eus ar

c'honsolationou divin queit amser evel ma tesirre, abalamour amser an demptation a zistro souden.

Ul liberte re vras, ha re a fiziang ennomp hon-unan, hon ampeich da receo ar visitou-ze eus an Eê.

Doue en em gomport evel un Tad mad, oc'h hor c'honsoli dre e c'hraç; mæs bugale ingrat oump, pa vancomp d'e drugarecât.

Hon ingratiri en andret an Autrou-Doue eo a zisec'h ar sourcen eus e c'hraçou, hac hon rent indin eus e faveriou.

Mæs piou bennâc a so anaoudec evit ar faveriou en deus recevet, a receo graçou nevez.

Trugarecaat Doue eus ur c'hraç, eo meritout un all; ha Doue a denn digant ar re superb ar pez en deus custum rei d'ar re humbl.

Na roït quet din, va Doue, ur gonsolation pehini a rae din coll ar glac'har eus va fec'hejou, nac ur gontemplation pehini am expozze d'ar bresomption.

Rac quement a so caër ne d'ê

quet santel, quement a so douç ne d'ê quet mad, an oll desirou ne dint quet pur, ha quement a blich d'an den ne d'ê quet agriabl deoc'h va Doue.

Mæs roït din graçou pere am rente bepret humploc'h, hac a rae din renonç muy-oc'h-vui din vaunan.

An hini da behini en deus grêt Doue santout an nerz hac an douçder eus e c'hraç ha santout ar boan a so o veza privet anezi, ne gredo quet attribui netra a vad deza e-unan; mæs anaout a raï bepret e viser hac e baourentez.

Rentit da Zoue ar pez a so da Zoue, ha ne viret evidoc'h nemet ar pez a so deoc'h; da lavaret eo, rentit graçou da Zoue evit e c'hraçou, hac anavezit n'hoc'h eus ac'hanoc'h nemet ar pec'het, ha ne vilitit nemet ar boan dleet d'ho pec'hejou.



4. **En em humiliit partout, ha**

dirac Doue ha dirac an dud; en em laquit ato er plaç isela, hac e vezo roet deoc'h an huela.

Ar re santela, ar re vrassa dirac Doue, a sonch dezo beza ar re viana; ha seul vuy ez int istimet hac enoret, seul humploc'h ez int.

Instruet gant Doue, ha leun eus e c'hraç, n'o deus quet an distera santimant a orgouil.

Ne glascont quet a c'hloar digant an dud : ne zesiront nemet an hini a ell Doue hepquen da reï.

Hac evel ma anaveont eo digant Doue o deus recevet quement mad a so enno, n'o deus quen desir nemet ma vezo Doue meulet ha glorifiet enno o-unan hac en oll dud vertuzus.

5. Bezit eta anaoudec eus ar graçou biana, hac e veritot receo reall brassoc'h.

Considerit bepret evel bras ha precius an donæsonou a recevit digant Doue, ha memes ar re a seblant nebeutoc'h considerabl.

Mar considerit an dignite eus an

hini a ro, ne guefot netra eus a guement a zeu digant Doue, na bian na dister.

Ar poaniou memes hac an afflictionou pere a erru gueneomp eus e bers, a dle beza douç ha precius deomp, abalamour n'o ro deomp nemet evit hor mad hac hor silvidiguez.

An nep a fell dezàn conservi graç Doue, a dle beza anaoudec mad pa e receo; beza patiant pa vez privet anezi; pidi evit ma vezo roet adarre dezàn; ha beza humploc'h ha lacat guell evez gant aoun ne c'holle muy.

## UNNECVET CHABIST.

*Var an nombr bian eus ar re a gar Croas Jesus-Christ.*

Jesus a guef bremàn cals a dud pere a gar e Rouantelez celestiel; mæs ne guef nemeur a guement a gar douguen e Groas.

Cals a guef pere a zesir e gonsolationou, mæs nemeur hac a zesir e souffrançou.

Cals a gompaignunez a guef evit dibri ous e daul, ha nemeur evit yun hac evit eva ar c'halir eus e Bassion.

An oll a zesir en em rejouissa gantàn, mæs dibaut hini a fell dezâ souffr un dra bennâc evintàn.

Cals so hac a resped e viraclou, mæs nebeut a gar an humiliation eus e Groas.

Cals a gar Jesus endra ne errû affliction ebet gant-o; rei a reont dezâ mil meuleudi ha mil bennos endra a recevont ur gonsolation bennâc digantàn.

Mæs mar en em guz Jesus, ha mar o diles un neubeut amser, en em glemont pe e collont couraich.

Ar re a gar Jesus abalamour dezàn, ha non pas evit o c'honsolation ounan, er meul en amser ma vent affliget, evel en hini ma vent consolet gantàn.

Ha pa ne recefent morse consolation ebet digantàn, ne vanquent quet cousgoude d'e veuli, ha da renta graçou dezàn bepret.

Petra na ell quet ar garantez evit Jesus, pa vez pur ha desinteresset?

Ar re a glasq bepret consolationou ne dleont-y quet beza quemeret evit tud interesset? ha ne zisquezont-y quet en em gueront mui o-unan evit na gueront Jesus, pa glascont bepret o c'hountantamant hac o profit o-unan.

Peguer bian eo an nombr eus ar re a servich Doue heb en em glasq o-unan e fœçoun ebet!

Peguer dibaut eo caout un den pelhini a vez e guirionez paour a speret, da lavaret ê, un den pehini en deus e galon distag dious an oll draou crouet, un den pehini en deus quiteet pep tra, hac en em guiteet e-unan, un den pehini, goude beza en em acquitet eus e zever hac e oll obligationou, a gred n'en deus grêt netra hac ez ê ur servicher inutil.

Ne deus den cousgoude pinvidicoc'h na puissantoc'h, na liproc'h evit an hini a oar evelse quitaat pep tra, en em quitaat e-unan, hac en em lacaat iseloc'h evit an oll.

## DAOUZECVET CHABIST.

*Var an hent royal eus ar Groas santel.*

Ar c'homsou-mâ, *renoncit deoc'h hoc'h unan, quemerit ho Croas, hac heuliit Jesus*, a seblant rust da gals a dud : mæs rustoc'h e vezo clevet ar c'homsou hac ar setanç diveza-mâ : *En em reterit diouzin, tud milliguet, iit d'an tan eternel.*

Ar re a chelao hac a heul bremân ar pez a lavar deomp Jesus divar e Groas, n'o devezo quet aoun neuse da glevet prononç en o enep an arret-se eus an daounation eternel.

Ar Groas a apparisso en Eê, pa zeui Salver ar bed da varn ar bed-oll.

Neuse oll Disquibien ar Groas, pere o devezo quemeret Jesus crucifiet evit squezr hac exempl eus o buez, a dostaï ountâ gant ur fiziançvras.

Perac eta hoc'h eus-hu aoun da

zouguen ar Groas, pa ze dreizi e erruer er Rouantelez an Eê?

Er Groas e quevomp quement a so necesser evit hor silvidiguez : eno e quevomp sicour a-enep hon adversourien : eno e quef an Ene nerz ha couraich : eno e quef ar speret sclerigen : eno e quef ar galon consolation : eno e quevomp an oll vertuziou hac ar santelez.

Ne deus na silvidiguez evit an ene, nac esperanç eus ar vuez eternel, nemet er Groas.

Quemerit eta ho Croas, hac heuliit Jesus hac e vefot eternelamant gantâ.

Douguet en deus ar c'henta e Groas, ha maro eo enni evidoc'h, evit ma quemerrot ive ho Croas, ha ma e dougot betec ar maro.

Mar varvit gantàn, e vefot ive gantàn : ha mar quemerit lod en e boaniou, ho pezo ive lod en e c'hloar.

Evelse ho prassa avantaich ê douguen ho Croas, ha mervel enni.

N'hoc'h eus moyen all ebet evit cahout ar vuez hac ar peoc'h inte-

rior, nemet ar Groas hac ar vortification continuel.

Iit el leac'h ma querot, clasquit quement a guerot, ne guefot quet un hent eiinoc'h nac assuroc'h evit ar silvidiguez, eguet hent ar Groas.

Disposit ha reglit pep tra hervez ho c'hoant hac ho tesir, grit ar pez a guerot, ato en em guefot contraign da souffr un dra bennâc, pe a volontez vad, pe en despet deoc'h; hac evelse e quefot ato ar Groas.

Rac santout a reot pe ur boan bennâc en ho corf, pe ur boan speret bennâc.

Aviziou e seblanto deoc'h beza dileset gant Doue; aviziou ho patiantet a vezo exercet gant an dud; aviziou memes ho pezo poan oc'h en em suporti hoc'h unan: cousgoude e viot contraign da souffr heb gallout beza soulaget e fæçoun ebet, quen na bligeo da Zoue ho tilivria.

Rac Doue a fell dezâ e tescac'h anduri heb consolation ebet: Doue a fell dezâ en em soumetfac'h e pep tra d'e volontez, hac e teufac'h humploc'h dre an affliction.

Den n'en deus e galon quen touichet o contempli Passion hor Salver, evel an hini en deus anduret poaniou hènvel ous e re.

Beza ez eus eta e peb leac'h Croasiou oc'h ho cortos.

Redit e leac'h ma querot, ne ouffac'h quet tec'het diout-o; rac peleac'h bennâc ez eot, en em zougot hoc'h-unan, hac en em guefot aio.

Iit en ho ty, iit er meas, partout e quefot Croasiou, hac e vezo necesser deoc'h pratica ar batiantet e peb lec'h, mar fell deoc'h caout ar peoc'h interior ha meritout ar Gurunen eternel.



Mar douguit ar Groas a galon vad, ar Groas ho tougo, hac a rei deoc'h caout en Eê ar fin eus ho poaniou, pere ne allont quet finissa e-quehyd ha ma viot var an douar.

Mar douguit ho Croas en despet deoc'h, ne rit nemet e renta pouneroc'h ha crisqui ho poan, pa renquit cousgoude e douguen.

Mar reüsit douguen ur Groas, e quefot a-dra-sur un all, ha marteze pouneroc'h.

Ha c'hui, a souch deoc'h e allot tec'het dious ar pez n'en deus gallet den evita? Pehini eus ar Sænt a so bet var an douar heb affliction hac heb Croas?

Jesus-Christ e unan ne dê quet bet un heur hebquen heb poan. *Ret eo, emezàn, e andurze hac e ressuscitse eus a douez ar re varo, hac e antrese elvelse en e c'hloar.*

Penaus eta e clasquit-hu un hent all nemet an hini en deus disquezet deoc'h, pehini eo hent ar Groas?

Buez Jesus-Christ ne d'ê bet nemet ur Groas hac ur Verzerinti, hac e clasquit ar repos hac ar joaüsdet!

En em drompla a rit mar songit e quefot quen nemet poan er vuezmâ; pehini a so leun a viseriou.

Aviziou, seul avancetoc'h eo un den er vuez spirituel, seul vuy e souffr abalamour de garantez evit Doue, hac an desir en deus d'e gontempli en Eê, a ra dezàn san-

tout muy ar miser eus e exil var an douar.

Cousgoude an den-ze, peguen affliget bennâc a vize, n'ema quet heb consolation, abalamour ma oar penaus e boan a dle beza avantajus ha profitabl bras dezàn.

E resination da volontez Doue, pehini en amprou evelse, a ro dezâ ur fizianç vrâç en he vadelez, hac a zalc'h dezâ leac'h a gonsolation.

Seul vuy ma eo sempleet e gorf dre ar boan, seul vuy e speret a so fortifiet dre ar c'hraç interior.

Aviziou memes ar c'hoant en deus d'en em renta hênvel ous Jesus crucifiet a ra dezàn desirout caout bepret ur boan pe un affliction bennâc, abalamour ma oar ervad penaus seul vuy e andur evit Doue, seul agriaploc'h ez ê dezàn.

Quemense ne d'ê quet un effet eus an nerz an den, mæs eus a c'hraç Jesus-Christ, pehini a ra dezàn caret ar pez ne ell quet naturellamant da souffr.

Un dra control d'an inclination

an den eo douguen ha caret ar Groas, mortifia e gorf, tec'het dious an enoriou, souffr heb en em glem an injuriou, en em zisprijout e-unan ha caret beza disprijet, anduri gant patiantet ar c'hollou hac an adversiteou, ha beva hep desirout prosperite ebet var an douar.

Ma ne gonsiderit nemet ho nerz hoc'h-unan, e songeo ne doc'h quet capabl a netra eus a guemense-oll.

Mæs mar liquit ho fiziançe Doue, e raï deoc'h nerz evit trec'hi ar c'hiq hac ar bed; n'ho po quet aoun memes rac temptationou an droue speret, mar bezit armet eus ar Feiz hac eus ar Groas a Jesus.

En em breparit eta, evel ur Servicher mad ha fidel, da zouguen courajusamant Croas ho Mæstr, pehini, dre garantez evidoc'h, en deus anduret beza crucifiet.

En em breparit da anduri cals a boan hac a drubuill er vuez miserabl-mâ; rac qnemense a erruo gueneoc'h peleac'h bennâc e viot;

pe peleac'h bennâc e ouffac'h tec'het.

Cetu ase ho partaich; ha n'hoc'h eus quen remed ouc'h quellies a zrouc hac a boan, nemet ar batiantet.

Efit a galon vad calir Jesus-Christ, mar fell deoc'h beza caret gantâ, ha beza recevet un deiz en e Rouantelez.

Na zesirit a gonsolationou nemet pa pligeo da Zoue rei deoc'h.

En em zisposit hepquen da anduri, ha recevit gant joa an affliction evel ar gonsolation.

Songit penaus, pa allac'h hoc'hunan souffr an oll boaniou eus ar bed, e ve c'hoas re nebeut evit meritout ar gloar a brepar Doue deoc'h en Eê.



Pa ho pezo profitet avoalc'h evit en em blijout en afflictionou dre garantez evit Jesus-Christ, e allot en em istimout eürus, abalamour ma ho pezo cavet ar Barados var an douar.

Mæs queit a ma souffrot gant repugnanç, a ma clasquot tec'het dious ar poaniou, n'ho pezo repos ebet; hac ar boan arauc pehini e tec'hot, hoc'h heulio e peb lec'h.

Mar en em liquit en disposition e pehini e tleit beza, mar doc'h ato prest da anduri, en em guefot cals guell, hac e quefot ar peoc'h interior.

Pa veac'h bet ravisset bete en Eê, evel S. Paul, ne veac'h quet evit-se quit da souffr, pa lavar Jesus-Christ eus ar Sant' bras-se, da behini en devoa grêt quement a faveriou : *Me a zisquezo dezàn peguement a renq da anduri evit ma gloar.*

N'hoc'h eus eta nemet en em brepari da souffr, mar fell deoc'h heulia Jesus, ha mar doc'h resolvet da veva ha da vervel en e servich.

Ma ouffac'h anduri gant joa un dra bennâc evit Jesus-Christ, pebes gloar ve evidoc'h! pebes joa evit ar Sænt! pebes squerz evit an nessa!

Rac an oll a veul ar batiantet, petra bennâc ma eus neubeut a guement o deus ar gouraich d'e fratica.

# AN TREDE LEVR
## EUS AN IMITATION
## JESUS-CHRIST.

### QUENTA CHABIST.

*Var Antretien Jesus-Christ gant an Ene fidel.*

Me *a chelaouo ar pez a lavaro din va Doue, e goelet va c'halon.*

Eürus an Ene pehini a chelaou Doue pa parlant out-y, hac a receo eus e c'henou comsou a gonsolation!

Eürus an den en deus e zaoulagat sarret ouz ar pez a dremen er bed, ha digor var ar pez a dremen en e interior!

Eürus ar re a enef hent ar vuez interior, hac a ra o fossubl dre o exerciçou a zevotion, d'en em renta

bemdez capaploc'h da gompren an traou celestiel !

Eürus ar re a bella dious plijadurezou væn ar bet, evit gallout songeal e Doue, hac e gontempli gant ur speret hac ur galon libr !

Consider an dra-ze, va ene, ha sarr da ziouscouarn ous trous ar bed, evit gallout clevet ar pez a lavaro da Zoue did.

*Cetu amâ e gomsou :*

Me a so ho silvidiguez, ho consolation hac ho puez.

En em zalc'hit em c'hichen, hac e quefot ar peoc'h.

Lesit ar pez a dremen gant an amser, ha clasquit ar pez a so eternel.

Petra eo an traou temporel, nemet traou væn ha tromplus? Da betra servicho deoc'h-hu an oll draou crouet, mar bezit abandounet gant ar C'hrouer?

Dilesit eta peb tra evit en em renta fidel d'ho Crouer, hac e quefot ar guir eürusdet.



## EIL CHABIST.

*Peden an Ene da Zoue evit e supplia da barlant dezy antieramant.*

PARLANTIT, *va Doue, cetu amá ho servicher oc'h ho chelaou; me a so ho servicher : roït din ententamant evit compren eread ho C'hourc'hemennou.*

Disposit va c'halon da glevet gant docilite ho comsou, pere a so douç hac agriabl meurbet.

Ar Bobl a Israël a lavare gueichal da Voyses : *Parlantit ouzomp c'hui hoc'h-unan, ha ny ho chelaouo; mæs ne c'houlennomp quet e parlante Doue ouzomp, gant aoun na varfemp.*

Ne d'ê quet hounes ar beden a ràn deoc'h, va Doue, ne d'ê quet hounes va feden, mæs quent me ho suppli gant humilite, hac a lavar evel ar Profet Samuel : *Parlantit, va Doue, rac ho servicher a chelaouo.*

Ne c'houlennàn quet e ve Moyses na nicun eus ar Brofetet a barlante ouzin, mæs c'hui, va Doue, c'hui

pehini a inspir an oll Brofetet, hac a ro dezo o oll sclerigen; rac c'hui hoc'h-unan a ell ma instrui parfetamant, hac int-y hebdoc'h-hu ne ouffent disqui netra din.

Parlant a ellont; mæs ne ellont quet rei ar speret necesser evit compren ar pez a laveront.

Excellant eo o c'homsou, mæs ma ne barlantit hoc'h-unan, ne domont quet ar galon.

Prezeg a reont ar Mysteriou; mæs c'hui a ra entent ar pez a so cuzet enno.

Publia a reont ho courc'hemennou; mæs c'hui a sicour d'o fratica.

Disquez a reont hent an Eé; mæs c'hui a ro nerz evit querzet ennàn.

Ober a reont instructionou; mæs c'hui hoc'h-unan a douich ar galon.

Arousi a reont ar vezen; mæs c'hui a ra dezi douguen frouez.

Ne d'ê quet eta Moyses, mæs c'hui, va Doue, eo a fell din a barlante ouzin, gant aoun ne venn avertisset hep beza touichet, ha ne venn condaounet evit beza clevet ho com-

sou heb o heulia, o anaveet hep o c'haret, o c'hredet heb o miret.

Parlantit eta, va Doue, d'ho servicher pehini ho chelaouo : ho comsou a ro ar vuez eternel.

Parlantit ouzin evit rei ur gonsolation bennâc d'am ene, evit ober din cench buez, evit ma ho meulin hac ho c'hlorifiin da jamæs.

## TREDE CHABIST.

*Ret eo chelaou comsou Doue gant humilite hac attantion.*

COMSOU JESUS-CHRIST D'AN ENE FIDEL, *da lavaret eo, ar c'homsou amâ varlerc'h a so adresset gant Jesus-Christ d'an Ene fidel, pe d'ar C'hristen mad.*

VA Map, chelaouit va c'homsou : leun int a zouçder, ha tremen a reont oll squiant an dud fur eus ar bed.

- *Va c'homsou a so speret ha buez*,

ha ne d'ê quet hervez santimant an dud eo e tleer o istimout.

Ne d'ê quet dre guriosite nac evit e blijadur e tleer o c'hlevet, mæs evit o medita hac evit profita anezo.

*Comsou an Ene fidel da J. C.*

Eürus eo an hini pehini a so instruet gueneoc'h, va Doue, ha da behini e tisquit ho Lesen, evit e gonsoli en amser an affliction!

*Comsou Jesus-Christ.*

Me am eus instruet ar Brofetet abaoue ar goumançamant, hac a gontinu c'hoas da instrui an oll; mæs cals a so quer bouzard ha quer calet, ne reont van evit va c'hleout; guell eo ganto chelaou ar bed.

Ar bed a bromet madou temporel ha dister, hac ez ê servichet gant pres; me a bromet madou celestiel hac eternel, hac em dileser.

Pióu a obois din-me e peb tra, hac am servich-me gant quement a sourci evel ma servicher ar bed, hac ar re vras eus ar bed?

Cals ha hent a rer evit ur profit temporel; hac a boan e feller ober ur pas evit militout ar vuez eternel.

Labourat ha c'huesi a rer nos ha dez evit ur recompanç dister : cals a boan hac a fatig a guemerer evit un dra incerten, evit ur bromessa hepquen eus a neubeut a dra.

Mæs evit ur gurunen pehini ne deus pris ebet, evit ur gloar pehini a bado eternellamant, ne eller quet en em resolvi da soufr an distera poan. O dallentez deplorabl!

Ho pezet mez eta, servicher laich ha diegus, o velet penaus tud ar bed a ra muy, evit en em goll, evit na rit-hu evit en em savetei; ha penaus o deus muy a bres hac a ardeur evit madou faus, evit n'hoc'h eus-hu evit ar guir madou.

Cousgoude ne obtenont quet ato ar pez a zesiront; o esperanç a so alies tromplet; mæs va fromessa-me ne dromp den, ha ne vancân jamæs d'an nep a laca e fiziang enoun.

Ar pez am eus lavaret, me er graï : ar pez am eus prometet, me èn roï

d'an nep a bersevero bete'r fin em c'harantez.

Recompanci a ràn gant liberalite ar re just; mæs n'o recompançàn nemet goude beza o amprouet mad.



Scrivit va c'homsou doun en ho calon ha grit reflexion varnezo : necesser e vezint deoc'h en amser an demptation.

Ar pez na ententit quet bremâ oc'h e lenn, a gomprenot en amser ma ho pisitin.

Custum oun da bisita e diou fæçoun ar re am eus choaset; dre an affliction, ha dre ar gonsolation.

Diou guentel bemdeiz a ràn ive dezo, unan evit o repren eus o fautou, hac he-ben evit o exhorti da avanç er vertuziou.

*Nep a glev va c'homsou hac o dispris, a vezo barnet dreizo en deiz diveza.*



PEDEN

*Evit goulen ar c'hraç eus an devotion.*

O va Autrou, va Doue, ha va oll dènsor piou oun-me evit parlant ouzoc'h?

Ne doun nemet an distera eus ho servicherien; ne doun nemet ur preon-douar, paouroc'h ha disprisaploc'h evit ne allàn e lavaret nac e songeal.

N'am dilesit quet cousgoude, va Doue : considerit ne doun netra, n'am eus netra, ha ne allàn netra ac'hanoun va unan.

C'hui hepquen a so mad, just ha santel : c'hui a ell pep tra, c'hui a ro pep tra, c'hui a garg pep tra eus ho tonæsonou; ha ne deus nemet ar pec'her a chom er baourentez.

Ho pezet sonch eus ho misericord, va Doue, ha carguit va c'halon eus ho craç, c'hui pehini a fell deoc'h e ve difaut ha parfet quement hoc'h eus crouët.

Penaus e alfen-me en em suporti va-unan er vuez miserabl-mâ, ma ne venn fortifiet dre ho craç ha dre ho misericord?

Na zistroït quet eta o façdiouzin : na zaleit quet d'am bisita : n'am lesit quet hep consolation, gant aoun na ve ma Ene dirazoc'h quer seac'h evel an douar hep glao.

Ma disquit, va Doue, da ober ho bolontez; ma disquit d'en em zerc'hel en ho presanç gant respet hac humilite. Rac c'hui eo va oll sclerigen : c'hui am anav parfetamant, hac hoc'h eus va anavezet abars ma voen deut er bed, hac abars memes ma voe crouet ar bed.

## PEVARE CHABIST.

*Ret eo en em gomporti dirac Doue gant simplicite ha gant humilite.*

JESUS-CHRIST.

Va Map, querzit dirasoun gant humilite, ha va c'hlasquit ato gant ur simplicite vras a galon.

An nep a vale evelse dirasoun-me, a vezo preservet dious e oll adversourien.

Jouissa a raï eus ur peoc'h hac eus ul liberte parfet, ha ne sourcio quet eus ar pez a ouffe an dud da lavaret.

AN ENE FIDEL.

Grit, me ho supli, va Doue, grit ma amprouïn eno ar pez a livirit, ha pa oc'h ar virionez memes, va instruit, va difennit, ha va c'hunduit da ur fin eürus.

Va dilivrit dious pep carantez direglet, hac e querzin en ho presanç gant ul liberte vras a galon.

JESUS-CHRIST.

Me a zesco deoc'h ar pez a so mad hac agriapl din.

Songit en ho pec'hejou gant un displijadur hac ur glac'har bras; ha peguement bennâc a vad a raec'h, n'en em estimit quet muy a-se.

Rac ne doc'h en effet nemet ur pec'her, sujet da gals a voal inclinationou.

An distera tra o troubl, ho trec'h, hac a ra deoc'h coll couraich.

Ne illit en em c'hlorifia eus a netra, mæs cals a sujet hoc'h eus d'en em humilia; rac ho sempladurez a so brassoc'h cals evit na ellit compren.

Grit eta neubeut a istim eus a guement tra a rit.

Credit ne deus netra bras, netra precius, netra huel, netra din da veza istimet, da veza meulet, da veza desiret, nemet ar pez a so eternel.

En em zisprigit hoc'h unan muy evit quement tra so, en ur gonsideri ho paourentez hac o neant.

Cassaït ha detestit muy evit tra ebet o viçou hac o pec'hejou; displigeout a dleont muy deoc'h eguet ar c'holl eus an oll vadou ar bed.



Beza ez eus pere ne guerzont quet gant simplicite hac humilite dirazoun, ha pere, elec'h songeal enno o unan hac er voyen da assuri o silvidiguez, a fell dezo, dre ur speret a guriosite

hac a bresomption, penetri va secrejou ha sounda an donder eus va misteriou.

Me a resist ous an Eneou superbse; ha dre o c'huriosite hac o orgouill e couezont alies e tentationou hac e pec'hejou bras.

Douguit jugeamant ha justiç an oll gallondec : na vezet quet curius da examina euvriou; mæs examinit peguement a bec'hejou hoc'h eus gret ha peguement a euvriou mad hoc'h eus manquet da ober.

Beza ez eus hiniennou pere n'en em acquitont quet eus o obligationou principala, hac a gred cousgoude beza devot, abalamour ma int sourcius da bratica certen devotionou particulier o deus choaset ounan; ar re-se en em les da veza tromplet dre an apparanç a zevotion.

Hiniennou a barlant alies ac'hanoun hep caout nemeur a garantez evidoun.

Mæs beza ez eus re-all, pere leun a selerigen hac a affectionou santel, ne zesiront ha ne glasceont nemet ar

madou eternel : ar re-mâ a gompren ar pez a lavar dezo interieuramant ar Speret a virionez.

Rac èn eo o desq da zisprigeout an traou terrien, ha da garet ar re celestiel; da zistaga o c'halon dious ar bed, ha da zesirout an Eê deiz ha nos.

PEMPET CHABIST.

*Var an effejou admirabl eus ar garantez Doue.*

RA viot benniguet ha meulet, Tad celestiel, Tad da Jesus-Christ va Salver, c'hui pehini hoc'h eus priget sellet ous va faourentez.

Tad a visericord, ha Doue a bep consolation, me a rent graçou deoc'h evit ar vadelez hoc'h eus aviziou d'am c'honsoli, petra bennâc ne veritâu consolation ebet.

Me a zesir ho meuli hac ho glorifia da virviquen c'hui hac ho Map uniq, hac ar Speret-Santel, sourcen a guir gonsolation.

O va Doue, c'hui pehini hoc'h eus ur garantez quer bras ha quen tener evidon, pa bligeo gueneoc'h ma bisita, va c'halon en em gavo countant.

C'hui eo va gloar ha jouaüsdet va ene : c'hui eo va esperanç ha va recours em afflictionou.

Mæs evel ma em eus neubeut a vertuz, ha ma eo c'hoas sempl va c'harantez evidoc'h, em eus ezom da veza fortifiet dre ho craç.

Pliget gueneoc'h eta va bisita alies, ha va disqui da gùndui ur vuez santel.

Va dilivrit dious va goal inclinationou, purifiit va Ene eus a bep affection direglet, evit, o veza pur a galon, ma vezin e stad d'ho caret, da souffr gant couraich evidoc'h ha da berseveri en ho servich.



Ar garantez a so un dra vras hac admirabl : un dra eo pehini n'en deus quet a bris : renta a ra scàn ar pez a so pouner : renta a ra douç ar pez a so c'huero.

Ober a ra suporti gant ur speret ingal an oll cènchamanchou eus ar vuez-mâ, an adversite evel ar brosperite.

Carantez Jesus a so nobl ha generus : ober a ra d'an Ene antrepreni an traou brassa, ha desirout ar re barfeta.

Ne deus na var an douar nac en Eê netra douçoc'h, netra creoc'h, netra excellantoc'h eguet ar garantez; abalamour ma teu eus a Zoue, ha ne ell reposi nemet e Doue.

An nep a gar Doue, a so bepret joaüs ha libr; redec a ra ha nigeal, heb beza arretet gant tra ebet.

Rei a ra an oll evit caout an oll : cavout a ra pep tra e Doue pehini eo ar mad souveren hac ar sourcen eus an oll madou.

N'en em arret quet er madou hac en dounesonnou a receo, mæs trei a ra e sell'ous Doue pehini o ro.

An hini a gar Doue ne sant quet ar beac'h a zoug : ne gont netra e boan : mui a fell dezân da ober evit na ell : james n'en em excus var e

sempladurez, abalamour ma en em gred capabl a bep tra gant ar sicour eus an Eê.

Capabl eo en effet a bep tra, ha dont a ra a benn da ober cals a draou pere ne grete quet antrepreni an nep n'en deus quet a garantez.



Ar garantez a so vigilant; evit repos ne gousq quet, evit labourat ne squiz quet, evit beza carguet a afferiou ne d'ê quet ambarasset; mæs evel ur flam beo e sav bepret d'an eac'h, hep ma ve tra ebet capabl de arreti.

Ne deus nemet ar re o deus ar garantez en o c'halon a guement a enef e nerz hac e vertuz.

Ar santimanchou tener hac an desir u ardant eus un Ene fervant, a so evel ur vouez cre, pehini a ya bete Doue, da behini e lavar er ferveur eus e oresoun : ô va Doue, ô va c'harantez, c'hui a so tout din, ha me a so tout deoc'h!

Crisquit va c'harantez, ha grit din santout peguen douç eo ho caret.

Alumit em c'halon ar flam eus ho carantez divin, evit ma illin, dre un transport a ferveur hac a ravissamant, en em sevel dreist-oun va unan, hac en em unissa gueneoc'h.

Grit ma impligin quement am eus a vouez bac a nerz, d'ho meuli.

Roït din ar c'hraç d'ho caret mui evidon va-unan, ha da garet enoc'h hac evidoc'h hebquen ar re-oll pere ho car e guirionez, evel ma ordren al Lesen a garantez, pehini hoc'h eus scrivet en hor c'halonou.



Ar garantez a so douç, patiant, prudant, fidel, couraichus.

Beza ez eo desinteresset; rac an nep ne glasq nemet e profit e-unan, ne labour quet dre garantez.

An nep en deus ar garantez, a so aviset-mad, humbl, temperant, chast ha moderet e pep tra.

Beza en deus ur soumission parfet evit e Superiuret, cals a zispri-

zanç evintâ e-unan, santimanchou bras a zevotion hac anaoudeguezvad evit Doue, e pehini hebquen e laca e fizianç en amser memes ma seblant dezâ beza dileset gantàn ; abalamour ma oar penaus ne eller quet caret heb souffr aviziou ur boan bennâc.

An nep ne d'ê quet prest da anduri pep tra, ha da ober e pep tra bolontez e vignoun, ne vilit quet beza hanvet e vignoun.

Mar hoc'h eus eta ur guir garantez evit Doue, e renquit entrepreni evintâ an traou rusta ha poaniussa ; ha petra bennâc a ouffe erruout, e tleit chom bepret fidel dezàn.

---

## C'HUEC'HVET CHABIST.

*Ur merq eus ur guir garantez evit Doue, eo beza quer fidel dezàn en affliction evel er gonsolation.*

JESUS-CHRIST.

VA Map, n'hoc'h eus quet c'hoas

evidoun ur garantez couraichus ha disinteresset avoalc'h.

AN ENE FIDEL.

Perac? ô va Salver!

JESUS-CHRIST.

Abalamour an distera tra control a erru gueneoc'h a ra deoc'h quitaat ar mad hoc'h eus commancet, ha ma clasquit gant re a bres ar gonsolation.

An nep en deus ur garantez couraichus, en em zalc'h ferm en temptation, ha n'en em les quet da veza tromplet dre finessaou an adversour.

Evel ma em c'har pa er c'honsolàn, em c'har ive pa en affligeàn.

An hini en deus ur garantez disinteresset ne gonsider quet quement ar present a receo evel madelez ha carantez an hini en ro dezàn.

Evelse an nep em c'har, dre ur garantez nobl ha generus, ne laca quet e joa en dounesonnou a ràn dezâ, mæs enon-me, pehini a gonsider evel e vad souvèren.

Na songit quet e ve collet tout evidoc'h, ha n'en em affligit quet, ma ne santit quet ato evidoun-me pe evit ar Sænt, an oll devotion a garrac'h da gaout.

An devotion douç ba tener-ze, pehini a santit avizion, a so un effet eus va graç hac evel an tânva eus ar joaüsdet ar Barados; mæs nedleit quet counta re var ar santimanchou-ze a ferveur, abalamour ma n roàn hac o zennàn hervez ma plich guenèn.

Ar merq eus ur guir vertuz hac eus ur milit bras, eo coumbati gant couraich a-encp-an inclinationou direglet pere a sav en Ene, ha dispri-jout suggetionou an drouc speret.

N'en em droublit ha n'en em ne-c'hit quet pa zeu en ho speret en despet denc'h songesonou fall, pe seurt bennâc e vent. Savit neuse ho calon var-zu Doue, ha bezit ferm er resolution da veza oll dezàn.



Mar guerru guenenc'h beza en ur moument ravisset e Doue, a leun a

ferveur, hac en em gaout souden goudese heb santimant ebed a zevotion, ha memes leun a songesonou hac a imaginationou væn, na gridit quet evit-se e veac'h en illusion, pe e veac'h tromplet gant adversour ar silvidiguez.

Rac souffr a rit ar songesonouze, quent en despet deoc'h, evit ne doc'h caus anezo : ha queit a ma tispligeont deoc'h, ha ma resistit out-o, hoc'h eus milit, ha non pas pec'het.

Gouezit penaus e ra an anversour ancien e bossubl evit ruina a-grenn an desir hoc'h eus da veva ervad, hac evit ho tistrei dious an oll exerciçou devot, evel ma eo ar veditation var ma Fassion, ar glac'har eus ho pec'hejou, ar vigilanç var ho calon, hac ar resolution hoc'h eus quemeret da avanç er vertuziou.

Suggeri a ra deoc'h cals a voal songezonou evit clasq ho troubli hac ho squiza, hac ho tistrei dre eno dious an Oresoun ha dious al lecturiou santel.

Ar Gonfession humbl a zisplich dezàn ; ha, ma alle, e rae deoc'h quitaat ar Goumunion.

N'er c'hredit quet, ha n'ho pezet quet anun razàn, petra bennâc a ouffe da ober evit clasq ho trompla.

Pa laca en ho speret traou vil ha lous, rebechit-y-oll dezàn, en ur lavaret : que en da rout, loen vil; ret eo e vez lous hac ifam bras da c'hueza em diouscouarn traou quen abominabl : teac'h pell diouzin, trnmpler milliguet, n'ho pezo pers ebet enon : Jesus a goumbat evidòn, ha te a chommo mezus. Guell e guenèn mervel, eguet counsanti d'ar pez a fell did. Tao agrenn ; petra bennâc a ouffes da broposi din, ne chelaouïn quet. *Doue a so va sclerigen ha va silvidiguez, rac oc'h piou em bezo me aoun? Pa ve un Arme dirazon, n'am bezo aoun ebet. Doue a so guenè evit va sicour ha va diliveria.*

Coumbatit evel ur Soudard vaillant, ha mar digouez deoc'h coueza aviziou dre fragilite, savit, ha dis-

troït d'ar goumbat gant muy a gouraich, hac esperit eus va fers ur sicour brassoc'h; mæs divoalit dreist pep tra ous ar presomption pe an orguilh.

Rac ar viç-se en deus gret da gals coueza en un illusion estrainch, hac en un dallentez casi diremed.

Quemense a dle servichout deoc'h da squer hac ho terc'hel en un humilite continuel.

---

## SEISVET CHABIST.

*Ret eo cuzet dre humilite ar graçou hac ar faverïou a recevomp eus an Ee.*

### Jesus-Christ.

Va Mab, pa roàn deoc'h ar c'hraç eus an devotion, cuzit-hi; n'en em estimit quet muyoc'h evit quemense, mæs bezit humploc'h: songit n'hoc'h eus quet militet ar c'hraç-ze ha divoallit pe seurt usaich a reot anezi.

Na gontit quet re var ar santi-

manchou-ze a zevotion, pere a ell chench en ur moumend.

Pa santit an douçder eus va graç, songit peguer paour ha peguer miserabl e custumit beza, pa n'ho pez quet anezi.

Hoc'h avançamant er vuez spirituel ne gonsist quet o santout an douçder eus ar gonsolation celestiel, mæs o souffr gant ur baliantet humbl beza privet anezo, hep dilesel hoc'h exerciçou a zevotion; mæs oc'h ober bepret guella ma allot ar pez a so en ho callout, en despet d'ho poaniou speret ha d'ar sec'hor a santit en ho calon.

An den ne 'd'é quet ato mæstr eus a santimanchou a dispositionou e galon; Doue eo a ro e c'hraçou hac e gonsolationou da nep a plich gantàn, er fæçoun ma plich gantàn, hac en amser ma plich gantàn.

Hiniennou a so bet tromplet evit beza heuliet ur ferveur re vras: falvezet e bet dezo ober en tu-all d'o nerz: hac evel ma o deus antreprenet gant presomption brassoc'h

traou evit ne oa agriabl da Zoue, n'o deus quet bet ar c'hraç da zont a-benn anezo.

Re huel e falle dezo pignat, hac ez int couezet en o faourentez; evit goude beza bet humiliet, ma tesquen disfiziout anezo-o-unan, ha lacaat o fiziang e Doue hepquen.



Ar re n'o deus quet a experianç en hent ar silvidiguez, a so exposet da fazia, ma n'en em c'houarnont quet dre avis tud fur hac aviset-mad.

Ha mar de guell gant-o heul o santimant propr eguet hini tud capabl hac experimantet, emaïnt e danger bras da ober ur goal fin.

Ar re en em istim fur o-unan, n'o deus quet peurvuya aoalc'h a humilite evit en em lesel da veza gouarnet gant ar re-all.

Guell eo caout neubeut a squiant ha beza humbl, evit ne de caout cals a squiant gant neubeud a humilite.

Ar baourentez pehini o talc'h humbl, a so profitaploc'h deoc'h eguet madou bras pere a alfe ho renta superb.

N'en em c'houarn quet evel un den fur an hini en em ro antierament d'ar joaüsdet, bete ancounec'haat e baourentez hac e sempladurez tremenet.

Neubeud a vertuz en deus ive an hini pehini pa erru gantâ un affliction, pe un dra gontroll bennâc, en em droubl hac en em chagrin, ha n'en deus quet neuse an oll fizianç a renquer caout e Doue.

An nep en em guef re assuret en amser ar peoc'h, en em gavo alies digouraich ha leun a spount en amser ar bresel.

Ma ouffac'h en em zerc'hel bepret en humilite, ha moderi ho speret, ne gouessac'h quet quer buan en temptation nac er pec'het.

Pa en em santit leun a fervor, ez ê mad songeal er pez a zeufot, goude ma vezo tremenet ar fervor-ze.

Ha pa en em guivit er sec'hor

hac en devaligen, songit penaus e allo ar sclerigen distrei, ha penaus n'am eus-hi lamet digueneoc'h nemet evit ho mad hac evit va gloar.

Avantajussoc'h eo alies evidoc'h beza amprouet evelse, evit na ve santout bepret ur gountantamant hac ur joaüsdet interior.

Rac guir milit ha santelez an den ne gonsist quet o caout consolatiounou ha revelationou eus an Eê, mæs o caout un humilite vras gant ur garantez ardant; o clasq e pep tra gloar Doue hepquen; oc'h en em zisprijout e-unan, hac o caret guel beza dispriget eguet beza enoret gaot ar bed.

---

## EIZVET CHABIST.

*Var ar santimanchou humbl a dleomp da gaout, o consideri petra oump dirac Doue.*

Me *a barlanto ouz va Doue, petra-bennâc ne doùn nemet poultr ha ludu.* Mar en em estimàn un dra bennâc

ouspen, c'hui a so rac-tal control din, va Doue : va fec'hejou a zoug ive em enep ur guir testeni, ha n'em eus netra da respont.

Mæs mar anevàn va miser, va faourentez ha va neant, ho craç a vezo favorabl din hac ho sclerigen a chasseo an devaligen eus va c'halon.

Neuse e tisquezo din scler petra oun, petra oun bet, hac e pe stad oun couezet; rac ne doun netra, petra bennâc n'er gouïen quet.

Mar em abandounit din va-unan, ne doun nemet infirmite; mæs querquent a ma sellit a druez ouzin, e-teu din nerz, hac en em santàn leun a joaüsdet.

Admirabl eo ho madelez d'am souten evelse, ha d'am sevel betec enoc'h, me pehini a denn bepret ha dre natur varzu an douar.

Ho carantez eo a ra deoc'h va sicour em ezomou, va soulagi em poaniou, va dilivria eus va miseriou.

Oc'h en em gàret va-unan, dre ur garantez direglet, ez oun en em gollet; oc'h o clasq-hu hepquen,

hac oc'h ho caret gant ur garantez pur; em eus ho cavet, em eus en em gavet va-unan, hac em eus anavezet va neant.

O Doue eus va c'halon! mui a c'hraç a rit din, evit ne veritàn, ha mui evit ne greten da c'houlen na da esperout.

Ra viot biniguet da virviquen; abalamour petra-bennâc ne veritàn netra, ho madelez infinit ne hean jamæs oc'h ober vad din, ha da guement a bec'herien ingrat pere o deus ho quiteet.

Goude quement a faveriou, grit c'hoas dre ho craç ma tistroïmp oll davedoc'h gant ur galon humbl, leun a garantez hac a anaoudeguezvad, rac c'hui eo hor silvidiguez, hor vertuz hac hon nerz.

## NAVET CHABIST.

*Ret eo rapporti pep tra da Zouè evel d'hor fin diveza.*

VA Mab, mar fell deoc'h beza e

guirionez eiirus, va c'honsiderit bepret evel ho fin diveza, en ur ober, en intention da blijout din, quement a reot.

Pa en em glasquit hoc'h-unan en un dra bennâc, e couëzit er sec'hor, hac e vanq souden ho couraich.

Songit penaus eo diguenê-me hoc'h eus recevet quement tra hoc'h eus, ha rapportit tout din evel d'ho c'henta sourcen.

An oll, bras ha bian, paour ha pinvidic, a guef enon-me, evel en ur sourcen veo, an dour a vuez; hac ar re am servich gant joa ha gant fidelite, oc'h ober un usaich mad eùs va graç, a recevo bepret graçou nevez.

Mæs an nep a glasco e gountantamant en un dra bennâc crouet, ne jouisso quet eus ur guir joausdet en e galon, hac en devezo e speret ambarasset ha trouhlet e lies fæçoun.

Ne dleit quet attribui deoc'h hoc'h-unan netra eus ar mad a rit, nac attribui memes d'an dud santela ar

verluziou a remerquit enno ; mæs ret e rei an oll gloar a guemense da Zoue, da behini eo dleour an den eus a guement mad en deus.

Me am eus roet tout : din-me eta e tleer renta tout, ha din-me e renquer bepret renta actionou a c'hraç.

Cetu ase ur virionez pehini a dle chasseal pep vanite eus ho calon.

Pa guemer ar c'hraç hac ar guir garantez possession eus ur galon, ne d'e muy sujet na d'an avi, na d'an tristidiguez, na da voal affection ebed.

Rac ar garantez divin a driomf eus a bep tra, hac a fortifi an Eneou sempl.

Mar doc'h fur, n'ho pezo quen joa na quen fiziang nemet enon-me ; rac ne deus nicun mad nemet Doue, pehini a dle beza benniguet ha meulet e pep tra, ha dreist quement tra so.



## DECVET CHABIST.

*Peguen douç eo servicha Doue, goude beza renoncet d'ar bed.*

O Va Salver, va Doue ha va Roue pehini a so en Eê, peguer bras ha peguen abondant eo an douçder eus ar gonsolation hoc'h eus reservet evit ar re o deus ho tougeanç!

Mæs petra na rit-hu quet evit ar re ho car hac ho servich a greis o c'halon?

Ne deus douçder ebet a guement a ve da veza comparachet ous an hini a rit santout d'ho guir servicherien en oræsoun hac er gontemplation.

Pet merq n'hoc'h eus-hu quet roet din eus ho madelez infinit em andret? Va zennet hoc'h-eus eus an neant evit ma c'hroui, ha pa voàn dianquet pell diouzoc'h, hoc'h eus va digacet d'an hent mad, ha va recevet etouez ho servicherien.

O sourcen eternel a garantez! petra a songin hac a lavarin-me ac'hanoc'h?

Penaus e allin-me hoc'h ancouât, c'hui pehini hoc'h eus priget songeal enon-me, en amser memes ma voan en ur stad a gorruption hac a varo!

Muy hoc'h eus bed a visericord evidon, eguet ne allen da esperout; roet hoc'h eus din ho craç, hac offret din ho carantez, heb em be o militet e fæçoun ebet.

Petra a rin-me'ta evit disquez deoc'h va anaoudeguez evit ur faver quer bras, evel ma zeo da receo etouez ho servicherien fidel un den quer paour, quer miserabl ha quen indin evel ma oun.

Quement tra am eus a so tout deoc'h; ha pa ho servichàn, ne ràn nemet ar pez a dleàn,

Cousgoude e aller lavaret: penaus am servichet-hu mui evit n'ho servichàn-me?

Crouet hoc'h eus an Eê hac an Douar evit servichout d'an den, ha

bemdez e reont ar pez hoc'h eus ordrenet dezo.

Gret hoc'h eus c'hoas muyoc'h, en ur ordren d'an Ælez memes servicha an den.

Mæs ar pez a dremen infinimant quemense-oll, eo ho pe priget e servicha, hac en em rei hoc'h-unan dezâ.

Petra a rentin-me deoc'h evit quement a c'hraçou? O! me a garre ho servicha pep deiz eus va buez en ur fæçnun din ac'hanoc'h!

C'hui a so e guirionez din da veza servichet, da veza enoret, da veza meulet eternelamant.

C'hui a so va Autrou souveren: ha me ne doun nemet an distera eus ho servicherien, obliget d'ho servicha eus va oll nerz, d'ho meuli ha d'ho clorifia e pep leac'h hac e pep amser.

Cetu aȿe, va Doue, ar pez a zesirân da ober: pliget gueneoc'h fournissa ar pez a vanq din evit e accomplissa.



Pebes enor, pebes gloar eo ho servicha, va Doue, ha disprijout peptra abalamour deoc'h! C'hui a gargo a c'hraçou hac a faveriou ar re en em gonsacro a galon vad d'ho servich santel.

C'hui a raï sautout ar c'honsolationou douç eus ar Speret-Santel d'ar re pere, dre garantez evidoc'h, o devezo renoncet da blijadurezou ar c'horf.

Hac ar re pere, evit ho cloar, a choaso ur vuez mortifiet, hac a zileso ar sourciou væn eus ar bed, a jouisso eus ur guir liberte a speret.

Peguen douç, ô va Doue, ha peguen agriabl eo ho servich, pehini a ro d'an den ar guir liberte hac ar santelez parfet!

O stad eürus, pehini a rent an den hènvel ous an Ælez agriabl da Zoue, terrupl d'an drouc speret, ha respetapl d'an oll dud fidel!

O stad diu da veza desiret, pehini a ra deomp meritout ar mad souveren, hac ur gloar pehini ne devezo fin ebet!

## UNNECVET CHABIST.

*Ret eo examina e zesirou, hac o moderi.*

JESUS-CHRIST.

VA Mab, cals a draou hoc'h eus c'hoas da zisqui, pere n'hoc'h eus quet anaveet-mad bete-vremâ.

AN ENE FIDEL.

Pere int-iy, va Salver?

JESUS-CHRIST.

Ret eo n'ho pe quen volontez nemet va hini-me, hac evit erruout er stad-se e renquit renonç d'ho polontez hoc'h-unan.

Alies e santit en ho calon desirou cre hac ardant; mæs examinit neuse pe va gloar, pe ho profit hoc'h-unan eo ho touich.

Mar deo me a glasquit, e viot countant, petra-bennâc a ouffe erruout; mæs mar en em glasquit

hoc'h-unan, ne gueffot peurvuya nemet displijadur ha chagrin.

Na antreprenit eta netra abarz beza quemeret cusul diguenê-me, gant aoun n'ho pe queuz goudese, ha ne zispliche deoc'h er fin ar pez en deffe pliget er goumançamant.

Ne renquer quet heulia re vuhan quement desir a apparis beza mad.

Mæs ret eo o examina, ha ne dleit countanti ar re memes ho pezo cavet mad, nemet gant moderation ha gant peoc'h, gant aoun, mar en em bressac'h re, ne zeufe ho speret d'en em dissipa, ha gant aoun, ma caffac'h un ampechamant bennâc, ne zeufac'h d'en em droubli ha da goll couraich.

Ret ê er c'hontrol resista pront ous desirou an natur courrompet, heb sellet petra a fell, pe ne fell quet d'ar c'horf; hac ober hoc'h oll effort evit e zerc'hel sujet d'ar speret, en despet dezàn.

Ret eo e vortifia hac e contraign da sugea, quen n'a vezo disposet ha prest da bep tra, d'en em gountanti

eus a neubeut, ha da souffr heb en em glem an traou rusta ha fachussa.

## DAOUZECVET CHABIST.

*Ret ê pratica ar batiantet, ha mortifia e voal inclinationou.*

AN ENE FIDEL.

VA Salver, ha va Doue, hervez a velàn ar batiantet a so necesser bras din; rac cals a draou control a erru er bed-mâ.

Ha petra-bennâc a ràn evit caout ar peoc'h, va buez ne ell quet beza heb coumbat ho poan.

JESUS-CHRIST.

Guir a livirit, va Mab : ne bretandàn quet ive e clascac'h ur peoc'h e pehini n'ho pe na temptation, na tra controll ebet da souffr.

Credit er c'hontroll penaus ho pezo cavet ar guir peoc'h, pa andurot cals a afflictionou.

Mar livirit ne illit quet souffr eals a draou, penaus e allot-hu supporti tan ar Purgator?

Eus a zaou zrouc e ranquer ato choas ar biana.

Andurit eta a galon vad dre garantez evidon, poaniou ar vuez-mâ, evit ma allot evita poaniou ar bed-all.

Ha cridi a rit-hu penaus tud ar bed n'o deus netra da souffr? Cetu ase ar pez ne gueffot quet, memes etouez ar re a seblant beza ar re eürussa hac ar muya en o flijadur.

Mæs a lavarot-hu : cals a blijadurezou o deus, hae e reont quement a blich dezo, hac evelse ne santont nemeur o foan.

Laquet e ve guir quemense, ha ne vanque netra dezo : pegueit e sonch deoc'h-hu e pado an dra-ze?

Guelet a vezo an oll dud eürus-se eus ar bed o tisparissa evel ur vogueden; ha coll a raïnt en ur moument bete ar sonch memes eus o fligeadurezou tremenet.

Ne jouissont quet memes eus an eürusdet faus-se e pad o buez, heb

cals a enoue, a aoun hac a chagrin; hac alies ar pez en deus gret dezo muy a blijadur, a ra goudese o brassa poan.

Rac just eo, pa glascont ha par heuliont plijadurezou mezus ha criminal, e cafent enno o c'honfusion hac o zourmant.

O peguer berr eo o flijadurezou? peguen tromplus int-y, ha peguer vil! Mæs an dallentez eus o speret a vir ou-to na gomprenont quemense : evelse oc'h heulia o inclination, eguet loenet brutal, e abandounont o Ene da ur maro eternel evit ur blijadur eus un instant.

Liquit evez eta, c'hui va Mab, na heuliac'h ho coall-inclinationou. Clasquit bo countantamant e Doue, hac e accordo deoc'h ar pez a zesir ho calon.



Ma fell deoc'h santout ur guir joauisdet, ha tânva an douçder eus va c'honsolationou, renoncit d'an oll plijadurezou væn eus ar vuez presant.

Seul nebeutoc'h e clascot ho countantamant en traou crouet, seul vuy a gonsolation a guefot enon-me.

Mæs n'ho pezo quet an heur-ze hep santout da guenta ur boan bennâc, nac hep coumbati.

Ho coal accustumanç en em opposo, hac a resisto ouzoc'h; mæs e zrec'hi a reot dre un accustumanç vad.

Ho corf a vurmuro, mæs e sugea a reot dre ar ferveur eus ar speret.

Ar Serpant infernal a raï e oll effort evit ho tistrei dious ar mad, pe evit troubli peoc'h hoc'h Ene, mæs e chasseal a reot dre an Oræsoun; ha mar bezit bepret occupet ervad, e serrot ountâ dor ho calon.

---

## TRIZECVET CHABIST.

### *Var an Oboissanç.*

JESUS-CHRIST.

VA Mab, an hini en em denn dious an oboissanç, en em denn dious ar c'hraç.

An nep ne obois quet a galon vad d'ar re o deus autorite varnezàn, a zisquez penaus ne de quet mæstr d'e opinion ha d'e voal inclination.

Disquit eta trec'hi hoc'h humor hac ho polontez propr ; ha bezet humbl.

Ha cals e deoc'h-hu, c'hui pehini ne deoc'h nemet poultr, en em soumeti da un den dre garantez evidoun-me, goude ma em eus dre garantez evidoc'h oboisset d'an dud, me pehini eo an oll galloudec, hac am eus grêt pep tra eus a netra?

Me am eus en em rentet an humpla hac an isela eus an oll, evit ho tisqui da drec'hi hoc'h orgouilh.

Disquit eta oboissa, c'hui pehini ne doc'h nemet poultr ha ludu : disquit en em humilia hac en em lacât didan treit an oll : disquit lesel ho polontez a gostez, hac en em soumeti e pep tra; ha mouguit an orgouilh eus ho calon.

Den glorius ha superb, p'eus a dra e illit-hu en em glem?

Pec'her miserabl, petra hoc'h eus-

hu da lavaret a enep ar rebechou a reer deoc'h, c'hui pehini hoc'h eus quen alies a veich offancet Doue, ha militet quen alies an Ifern?

Mæs sellet am eus a druez ouzoc'h hac ho pardounet am eus, evit disquez deoc'h peguement ho caràn, evit rei deoc'h da anaout peguer precius ê hoc'h Ene dirazon, evit hoc'h obliga da veza anaoudec eus va madelezou, evit ober deoc'h caret an oboissanç hac an humilite, hac o tisqui da anduri gant patiantet an disprijanç hac un humiliationou.

## PEVARZECVET CHABIST.

*Rei ê consideri jugeamanchou secret an Autrou-Doue, gant aoun na guemerremp gloar en hon œuvrou mad.*

Va Doue, pa songeàn en ho parnediguezou, e seblant din cleout ar gurun o trouzal azioc'h ma fenn : va Ene a zeu da veza spountet, ha va oll esquern da grena.

Estonet oun pa gonsideràn penaus an Eê memes ne de quet pur en ho presanç.

Mar hoc'h eus cavet faut en Ælet, ha mar hoc'h eus o funisset heb misericord, pebes graç a allàn-me da esperout?

Cals a dud a bere ar vuez a seblante beza divlam ha din da veza meulet, a so bet guelet goudese o coueza e fautou bras ha mezus.

Ne deus quet eta a santelez, ô va Doue, a guement a ouffe subsista heb ar sicour ëus ho craç.

Ne deus quet a furnez a guement ne deffe ezom da veza diriget ba gouarnet gueneoc'h.

Ne deus quet a nerz a guement ne vanque, ma ne de soutenet gant ho dourn oll-galloudec.

Ne deus quet a chastete a guement a ve en assuranç, mar cessit d'e frotegi.

Dileset gueneoc'h, e couezomp hac en em gollomp : querquent a ma hor bisitit, e roït deomp ar vuez, hac en em guevomp leun a gouraich.

Ac'hanomp hon-unan ne doun nemet sempladurez hac inconstanç, ha c'hui hon rend cre ha constant : ne doump nemet yenigen ha diegui, a c'hui a ro deomp un ardeur santel.

Pebez sujet n'am eus-me quet d'en em disprijout va-unan, ha da gounta evit nebeut a dra ar pez a sonch din am eus a vad.

O peguement e tleàn-me, va Doue, en em humilia o consideri an dounder eus ho parnediguezou, pa ne velàn enon nemet an neant hac ar pec'het !

E pelec'h eta e allo caout plaç enon-me ar gloar væn, hac ar fizianç em nerz hac em vertuz ?

Petra eo an den en ho presanç, ô va Doue ! Ar pod pri hac èn en em c'hlorifio a-enep an hini en deus-èn greet ?

Penaus e all caout vanite an hini a gonsider ez ê sujet da Zoue, ha dleour dezàn eus a guement mad en deus ?

An oll meuleudiou eus an dud ne ouffent quet inspira vanite ebet d'an

hini a gar ar virionez, hac en deus lequeet e esperanç e Doue hepquen.

Rac ar re pere hor meul, ne dint netra o-unan : tremen a raint casi quer buan hac o c'homsou : ne deus nemet guirionezou Doue a chom eternellamant.

## PEMZECVET CHABIST.

*E pe fæçoun e tleomp goulen graçou digant Doue.*

JESUS-CHRIST.

VA Map, livirit bepret hac e pep rancontr; va Doue, ra vevo grêt ho polontez. Mar gall ar pez a c'houlennàn digueneoc'h contribui d'ho cloar, ra vezo grêt en hoc'h hano.

Mar guelit, va Doue, e veavantajus evit ma silvidiguez ar pez a zesiràn, roit-èn din ha grit din ar c'hraç d'en em servichout anezàn evit hoc'h enori hac ho clorifia.

Mæs mar guelit e tleffe noasout din, lamit an desir-ze eus va c'halon.

Rac pep desir, peguer mad bennâc e apparis beza, ne zeu quet a-berz ar Speret-Santel.

Ne de quet æz ato gouzout pe hoc'h ÆEl-mad, pe an drouc-speret, pe hn speret hoc'h-unan eo hn pnuls da c'houantaat ar pez a zesirit.

Cals a dud, pere a songe dezo er goumançamant beza inspiret mad, a so en em gavet tromplet er fin.

Ne dleit quet eta desirout na goulen netra diguenê nemet gant humilite ha gant ur resinatinn barfet d'am bolontez.

## PEDEN.

VA Doue, c'hui a oar petra co ar guella, disposit eus a bep tra hervez ho polontez santel.

Roït din ar pez a bligeo guencoc'h, roet-èn din pa bligeo gueneoc'h, ha roet din quement ha quen nebeut a bligeo gueneoc'h.

Disposit ac'hanon er fæçoun a ouzoc'h beza ar guella evit ho cloar.

Ma liquit el leac'h ma fell deoc'h e venn, ha grit ho polontez e pep rancontr.

Emaoun etre ho taouarn; va zroït ha va distroït evel a guerrot.

Cetu a mâ ho servicher prest da bep tra; rac ne zesiràn quet beva evidon, mæs evidoc'h: eürus, mar gallàn dre ho misericord ho servicha en ur fæçoun parfet ha din eus ac'hanoc'h.

O va Jesus, a behini ar vadelez so infinit! roït din ho craç, me ho supp-pli: ra chommo guenê, ra labouro guenê, ra bersevero guenê bete'r fin.

Grit din desirout ha clasq ato ar pez a so agriapla d'ho Majeste divin.

Ho polontez ra vezo bepret va hini: grit ma plijo din quement tra a plich deoc'h, ha ma tispligeo din quement a zisplich deoc'h.

Grit ma varvin da guement tra a so er bed.

Grit ne glasquin quen repos nemet enoc'h, va Doue.

Enoc'h-hu hepquen e quef ar galon e guir repos hac e oll joaüsdet: er meas eus ac'hanoc'h ne gaf nemet poan ha trubuilh.

Enoc'h eta e reposin, ô va Doue,

c'hui pehini a so ar mad souveren hac eternel. *Amen.*

---

## C'HUEZECVET CHABIST.

### *Ne dleomp clasq consolation nemet e Doue.*

AN ENE FIDEL.

NE de quet er vuez-mâ, mæs er vuez-all e esperàn cavout quement a allàn da zezirout evit va c'honsolation.

Pa em be ma-unan an oll plijadurezou eus ar bed, certen eo ne ouffe quet quemense padout pell amser.

Evelse, va Ene, ne elles quet cavout a gountantamant nac a joa barfet nemet e Doue, pehini eo consolation ar re baour, ha patrom ar re humbl.

Gortos eta un nebeut, va Ene, gortos ma accomplisso Doue e bromessa, hac e vezi carguet a bep seurt madou ebars an Eê.

Mar desires gant re a ardeur ar madou presant, e colli ar re eus an Eternite.

En em servich eus a vadou an douar, evel en ur dremen, hac evit da nccessite hepquen; mæs ra vezo madou an Eê an objet principal eus da oll desirou.

Ne elles quet beza rassasiet na countantet gant tra temporel ebet, abalamour ne dout quet crouet evit jouissa eus ar pez a dremen gant an amser.

Pa ez pe oll vadou a bed, ne vez quet c'hoas eürus; rac ne deus nemet Doue, pehini eo ar mad souveren, e quement a ell countanti da galon, ha d'az renta eürus.

Hac an eürusdet-se ne de quet an hini a sonch d'ar re ne garont nemet ar bed, mæs an hini a c'hortos guir servicherien Jesus-Christ, hac a vez tanveet aviziou er bedmâ gant an Eneou pur, pere o deus o sonch hac o c'halon en Eê.

An oll gonsolation pehini a recever abers an dud, a so neubeut a

dra, ha ne bad nemeur. Ar guir gonsolation eo an hini a ra Doue da santout e goelet ar galon.

Un den devot ha vertuzus a zoug gantàn partout Jesus e gonsoler, hac e lavar dezâ e peb amser hac e peb lec'h : Jesus va Salver, ma assistit.

Ra vezo ur gonsolation evidon, ô va Doue, en em velet a galon vad privet a bed consolation a bers an dud.

Ha mar em privet ivez eus ho consolationou divin evit ma amprou, ra zalc'ho din lec'h a gonsolation, ma soumission ha ma resination d'ho polontez bepret just ha santel.

## SEITECVET CHABIST.

*Ret eo en em abandouni antieramant etre daouarn Doue.*

JESUS-CHRIST.

VA Map, ma lisit da zisposi ac'hanoc'h ervez ma plich din; rac gouzout a ràn petra eo ar guella evidoc'h.

C'hui a soneh evel un den : hac alies a istimit an traou ervez inclinationou an den.

AN ENE FIDEL.

Guir eo, va Salver, muy a sourei hoc'h eus ac'hanon, evit na allàn da gaout va-unan.

An nep n'en em abandoun quet e-unan hac e oll afferiou etre ho taouarn, a so en danger d'en em gavout alies tromplet.

Ra vezo ma bolontez bepret conform d'hoc'h hini, va Done, ha grit ac'hanon a pez a bligeo gueneoc'h; quement a reot, ne all beza nemet avantajus din.

Mar fell deoc'h e venn e devaligen, ra viot meulet; ha mar fell deoc'h e venn er sclærigen, ra viot ive meulet; mar prigit va c'honsoli, ra viot meulet; ha mar fell deoc'h e venn en affliction, ra viot c'hoas meulet.

JESUS-CHRIST.

Cetu ase, va Map, an disposition e pehini e tleit beza, mar fell deoc'h 'lijout din.



Quen disposet e tleit beza d'ar souffrançou evel d'ar joaüsdet.

Quer countant e tleit beza er baourentez hac en dienez, evel er binvidiguez hac en aboundanç.

### An Ene fidel.

Me anduro a galon vad, dre garantez evidoc'h, va Salver, quement tra a erruo guenê dre urz ho providanç.

Me a receo eus ho torn hac ar mad hac an drouc, an douç hac ar c'huero, ar joa hac an dristidiguez; hac a rento deoc'h evit-o-tout actionou a c'hraç.

Ma freservit hepquen diouz pep pec'het, ha n'em bezo aoun na rac ar maro, na rac an Ifern.

Petra bennâc a ouffe stourm ouzin, netra ne allo noasout din, ma n'em pellaït biquen eus ho presanç, ha n'em effaçot quet eus al Levr a vuez.



## TRIVEC'HVET CHABIST.

*Ret eo souffr gant patiantet miseriou ar vuez mâ, hervez exempl Jesus-Christ.*

VA Map, disquennet oun eus an Eê, evit ho silvidiguez; quemeret am eus varnon ho miseriou, non pas dre necessite, mæs dre garantez, evit ho tisqui da veza patiant ha da anduri poaniou ar bed-mâ heb murmuli nac hep en em glem.

Rac adalec an heur ma oan ganet, bete an heur ma varvis er Groas, ne doun bet morse heb poan.

Cals a zienez am eus bet : clevet em eus alies clemmou injust ha rebechou injurius em enep : souffret em eus pep seurt outraichou heb respont an distera guer. N'am eus recevet nemet ingratiri evit va madelezou, nemet contradiction evit va doctrin, nemet blasfemou evit va miraclou.

An Ene fidel.

Va Salver, pa hoc'h eus quement anduret epad ho puez; ha pa hoc'h eus e quemense memes accomplisset quen parfet volontez ho Tad Eternel, just eo din-me, pehini ne doun nemet ur pec'her miserabl, en em suporti hac en em souffr va-unan gant patiantet, ha douguen, queit a ma pligeo guenoc'h, ar beac'h eus ar vuez-mâ, evit expia ma fe-c'hejou.

Hac peguer poanius bennâc eo ar vuez presant, e aller dre ho craç meritout cals en-hi; ha dre hoc'h exempl hac hini ar Sænt ez ê rentet æssoc'h da suporti, memes d'ar re sempla.

Cavout a rêr ive en-hi muy a sujet d'en em gonsoli evit ne oa en amser al Lesen ancien, pa oa serret dor ar Barados, ha ma oa diæssoc'h an hent da erruout enno.

Ar re memes pere a ioa neuse just ha predestinet; ne allent quet antren e Rouantelez an Eê abars

an amser eus ho Passion hac eus ho Maro precius.

Pebes actionou a c'hraç ne dounme quet obliget da renta deoc'h, abalamour ma co pliget gueneoc'h disqui din ha d'an oll dud fidel un hent quen eon ha quen assur evit erruout en ho Rouantelez eternel.

An hent-se eo an exempl hoc'h eus roet deomp en o puez. En ur imita hoc'h exempl hac en ur souffr santelamant eveldoc'h, e arruimp erfin betec enoc'h, c'hui pehini a so hor c'hurunen hac hon eürusdet.

Ma n'ho pize quet disquezet deomp an hent-se, ha ma n'ho pize quet querzet ennàn arauzomp, piou a vize en em lequeet e poan d'e glasq ha d'en heulia?

Allas! peguement a dud a chomfe pell a-drê, ma n'o deffe quet dirag o daoulagad hoc'h exemplou bras?

Clevet hon eus ho miraclou hac ho doctrin santel, ha cousgoude ez oump c'hoas laich ha negligeant; petra ve eta ma n'hon be quet ar sclerigen vras-se evit hor sicour d'ho c'heulia?

## NAONTECVET CHABIST.

*Var ar guir batiantet, hac ar mercou anezi.*

JESUS-CHRIST.

PETRA hoc'h eus-hu da lavaret, va Map? considerit va souffrançou, ha re ar Sænt, hac heanit d'en em glem.

N'hoc'h eus quet c'hoas anduret bete scuilla ho coad.

Ar pez a andurit a so nebeut a dra e comparæsoun d'ar pez o deus souffret cals a re all, pere a so bet amprouet, afliget, temptet, exercet en ur fæçoun quer rust, ha quellies a veich.

Songit eta er poaniou bras o deusii anduret, hac e suportot æssoc'h ho re-hu, pere a so cals bianoc'h.

Ma ne samblont quet deoc'h beza quer bian, liquit evez na ve ho nebeut a gouraich pe hoc'h impatiantet a rac deoc'h o c'havout bras ha rust.

Mæs pe iy a so bras, pe iy a so bian, grit ho possubl d'ho anduri oll gant patiantet.

Seul vuy en em disposot da anduri, ha ma quemerot couraich en ho poaniou, seul furoc'h en em gomportot; rac muy a milit ho pezo, ha nebeutoc'h e santot ho poan.

Na livirit quet evel ma lavar hiniennou ; na allân quet anduri an affront en deus grêt din an den-ze : ma injuriet en deus : noaset en deus din, ha rebeich a ra din ar pez n'am eus songet biscoas; ne dleàn quet souffr ar seurt traou : souffr a raën gant un all, ha beza ez eus traou pere a andurren patiant avoalc'h...

Nep a barlant evelse ne d'ê quet fur, ha ne enef quet ar vertuz a batiantet.

Ret eo sellet quent ous Doue hac ous ar recompanç a brepar deoc'h, eguet ous an hini en deus oc'h offancet, hac ous an injur a so bet grêt deoc'h.

Ne doc'h quet e guirionez patiant, ma ne fell deoc'h souffr nemet ar pez

a blich deoc'h, ha gant an nep a blich deoc'h.

Un den e guirionez patiant ne sell quet gant piou e souffr, pe gant e Superior, pe gant un den eus ar memes renq, pe gant unan disteroc'h evintâ, pe gant un den honest ha vertuzus, pe gant un den mechant ha disprigeabl; mæs souffr a ra quercouls aberz an oll an drouc a erru gantâ.

Receo a ra tout eus a zorn an Autrou-Doue, evel ur faver hac un avantaich evintâ, dre ma oar penaus an distera tra, andúret dre garantez evit Doue, ne chommo quet heb recompanç.

Bezet eta atô prest da goumbatî, mar fell deoc'h gounit ar victor.

Ne illit quet heb coumbat meritout ar gurunen.

Mar revusit souffr, e revusit beza curunet.

Mar desirit ar gurunen, coumbatit gant couraich, andurit gant patiantet.

Ne erruer er repos nemet dre al labnur, ha ne c'hounezer ar victor nemet dre ar goumbat.

An Ene Fidel.

Grit, va Salver, ma vezo facil din, dre ho craç, ar pez a seblant din impossubl dre va sempladurez.

C'hui a oar peguen nebeut a dra oun capabl da souffr, ha penaus an distera drouc a ra din coll patiantet.

Grit din, dre ar vertuz hac an onction eus ho craç, receo gant joa an oll tribulationou dre bere e pligeo gueneoc'h ma exerci evit ho cloar, pa ze quen avantajus din anduri evidoc'h

---

## UGUENVET CHABIST.

*Ret eo anaout hac anzao hor sempladurez.*

Va Doue, me a gonfessa ouzoc'h va iniquite : anaout a ràn dirazoc'h va sempladurez.

Alies an distera tra a ra din coll couraich.

En em broposi a ràn d'en em gomporti courajusamant; mæs pa erru

an demptation, n'em eus na nerz na couraich.

Aviziou un netra a ro din un demptation vras.

Pa songeàn memes beza en assuranç, en em gavàn en un taul casimant ranverset gant an distera avel.

Considerit eta, va Salver, peguen nebeut a dra oun; considerit ma fragilite, pehini a anavezit guell evidonme va-unan.

O pezet truez ouzin, ma zennit eus ar fanq, gant aoun ne anfoncen dounoc'h, ha ne allen mui sortial.

En em affligea a ràn alies, ha leun oun a gonfusion dirazoc'h, oc'h en em velet e pep moument en danger da goueza, ha quer sempl evit resista ous ma fassionou.

Rac petra-bennâc dre ho misericord ne gonsantàn quet dezo, rust ha fachus eo din cousgoude en em velet tourmantet gant-o continuelamant, hac e squizàn o veva evelse bemdez er goumbat.

Ar pez a ra din c'hoas santout ma sempladurez, eo ma teu ar songe-

sonou, ar represantationou vil hac abominabl da antren cals æssoc'h em speret evit na sortiont.

O va Doue oll-galloudec! c'hui pehini hoc'h eus quement a garantez evit an Eneou fidel, sellit ous labour ha poan ho servicher, ha pliget gueneoc'h e assista en e oll-ezomou.

Ma fortifiit dre un nerz celestiel, gant aoun na venn trec'het gant ar c'hiq miserabl-mâ, pehini na de quet c'hoas antieramant sujet d'ar speret, hac a enep pehini e rencàn coumbati, hep paouez, bete an heur divesâ.



Allas! pebez buez eo houmâ, e pehini ne vezer jamæs heb trubuill hac affliction, hac e pehini ne gaver partout nemet spyou, rouejou hac adversourien.

Quer buan ha ma vezomp dilivret eus a un affliction pe un demptation, e arru un all; ha memes endra bad ar goumbat quenta, en em guevomp attaquet gant adver-

sourien nevez e pere ne songeomp quet.

Penaus e aller eta caret ur vuez quer c'huero, sujet da guement a druboillou hac a viseriou?

Penaus e aller memes e hènvel buez, o velet ne brodu nemet corruption hac ar maro?

E' c'haret a rer cousgoude, ha cals so pere a esper cavout o c'hountantamant enni.

Alies e leveromp ez ê tromplus ar bed, ha cousgoude ne allomp quet en em resolvi da renonç dezâ, abalamour n'hon eus quet ar gouraich da renonç d'an inclinationou ar c'hiq.

Evelse e caromp ar bed, hac en disprigeomp er memes amser.

Ar c'hoant da gountanti pe hor sansualite, pe hon avariçdet, pe hon ambition, a ra deomp caret ar bed; mæs ar poaniou hac ar miseriou pere a zeu varlec'h ar plijadurezou faus-zè, a ra deomp e gassaat.

Mæs allas! ur blijadurez faus a dromp ar re a so en em roet d'ar

bed; hac en em blijout a reont oc'h heulia o goal inclination, abalamour n'o deus biscoas tanveet an douçder eus ar servich Doue, nac ar joa interior a santer o pratica ar vertuz.

Ar re er c'hontrol pere o deus un disprisanç parfet evit ar bed, ha ne songeont nemet da veva evit Doue en ur viret e Lesen, a enef an douçder celestiel prometet d'ar re a renonç d'ar bed; ha guelet a reont sclær peguement en em dromp tud ar bed.

## QUENTA CHABIST VARNUGUENT.

*E Doue e deomp clasq hon repos.*

Ret eo, ô va Ene, e raë hoc'h eürusdet var an douar an hini a ra eürusdet ar Sænt en Eê.

Grit, ô va Jesus douç ha carantezus, grit ma cavin va repos, va c'hountantamant, va joaüsdet muy enoc'h evit en oll draou crouet, muy evit er yec'het hac er guenet,

muy evit er madou hac er plijadurezou, muy evit er gallout hac er c'hargou enorapla, muy evit en enor hac er gloar, muy evit en donæsonou hac er faveriou a allàn da receo digueneoc'h, muy erfin evit en oll draou visibl hac invisibl.

Rac c'hui hebquen, ô va Doue, a so infinimant parfet, infinimant mad, infinimant puissant : c'hui hebquen a suffis deoc'h hoc'h-unan ha da bep tra : c'hui eo ar Sourcen eus an oll madou hac eus an oll gonsolationou.

C'hui hebquen a so infinimant caër, infinimant din da veza caret, leun eus ur vajeste hac eus ur gloar infinit.

Evelse quement a illit da rei dìn, ne de quet capabl d'am c'hountanti antieramant, ma n'en em roït boc'h-unan.

O va Jesus, o va muya caret! eus a behini ar garantez a so infinimant pur, piou em lacaï-me e liberte, hac a roï dìn diou asquel evit nigeal betec-enoc'h, hac en em reposi enoc'h?

Peur e vezin-me eürus avoalc'h evit guelet ha santout peguement ez hoc'h douç?

Bremâ ne ràn nemet hirvoudi ha supporti va miser gant cals a anquen.

Rac digouezout a ra guene en draouïen-mâ a zaëlou cals draou fachus, pere, dre an nec'h hac an ambarras a reont din, a vir ne doun libr da vont davedoc'h, d'en em reposi enoc'h, ha da dànva an douçder a behini e carguit ar Sperejou eürus.

Sellit a druez ous ho servicher, ha considerit ar boan en deus var an douar.



O Jesus, sclærigen eus ar gloar eternel, ha consolation an Ene en exil, va guenou a so mud dirazoc'h; mæs va c'halnn a lavar deoc'h : pegueit e taleot-hu da zont d'am bisita?

Pliget gueneoc'h disquen betec enon, ar paoura eus ho servicherien; pliget gueneoc'h asten ho torn

evit ma zenna eus va miseriou; pliget gueneoc'h ma c'honsoli dre ho presanç.

Deut, va Jesus, deut, heb dale, rac hebdoc'h ne deus na deiz na moument eürus ebet, c'hui eo va oll joäusdet: c'hui hebquen a ell ma c'hountanti.

Emaoun e captivite, evel en ur prison tènval carguet a chadennou, quen a bligeo d'ho madelez dont d'am bisita ha d'am lacât e liberte.

Clasquet nep a garo ar pez a bligeo gantâ; evidon-me ne blich na ne bligeo netra din nemedoc'h, va Doue, c'hui pehini a so va esperanç, hac a vezo dre ho craç va eürusdet epad an oll eternite.

Ne heanin d'ho quervel ha d'ho pidi, quen a zistroï ho craç, ha quen a leverot din e gouelet va c'halon:

*Chetu me amâ*, deut oun davedeoc'h abalamour ma hoc'h eus ma invoquet: ho taelou, an desirou eus hoc'h Ene, hoc'h humilite hac ar gontrition eus ho calon o deus ma zouichet ha gret din disquen betec enoc'h.

Guir eo, va Salver, em eus ho galvet hac em eus desiret beza unisset gueneoc'h, prest ha disposet da zilesel pep tra abalamour deoc'h : mæs c'hui eo hoc'h eus inspiret din an desir d'ho clasq.

Ra vezo eta benniguet ha meulet da james ho misericord, da veza bet quen trugarezus em andret.

Petra a ell ho Servicher da lavaret ha da ober goude quemense, nemet en em humilia muy-oc'h-muy dirazoc'h, o caout sonch bepret eus e iselder hac eus e neant.

Rac etouez quement so a vras hac a admirabl en Eê ha var an Douar, ne deus netra da veza comparachet ouzoc'h.

Hoc'h oll euvrou a so parfet, ho parnediguezou a so just, ho providanç a c'houarn ar bed-oll hac a bourves da bep tra.

Ra vezo eta rentet deoc'h pep meuleudi ha pep gloar, ô va Jesus; ra viot meulet ha benniguet e pep amser gant quement tra a so crouët.

## EIL CHABIST VAR-NUGUENT.

*Ret eo derc'hel sonch eus an donesonou hac ar graçou hon eus recevet digant Doue.*

O va Doue, disposit va Ene da garet ho Lesen, ha disquit din querzet en hent eus ho gourc'hemennou.

Grit din anaout ho polontez santel; ma disquit da vedita gant cals a attantion ha cals a respet var an donesonou quen general, quen parculier am eus recevet digant ho madelez, evit ma rentin deoc'h actionou a c'hraç evite-oll.

Me a oar cousgoude hac a anzan ne doün quet capabl d'ho trugarecât en ur façoun din, na da anaout avoualc'h ar biana eus ho craçou.

Ne verilàn quet an distera eus ar faverinn a rit din; ha pa gonsiderân ho Majeste souveren, ne gomprenân quet penaus e prigit sellet ouzin.

Quement avantaich hon eus en

hon Ene pe en hor c'horf, quement mad hon eus, interior pe exterior, naturel pe surnaturel, a so oll faveriou pere a rit deomp, ha pere a zisquez hac a bubli ho madelez, ho liberalitc hac ho misericord.



An hini en deus recevet muy a c'hraçou ne dle quet en em c'hlorifia da vesa o militet, nac en em istim evit-se guell evit ar re o deus recevet neubeutoc'h.

Rac hennes eo ar guella hac ar brassa dirazoc'h, va Doue, pehini en em humili davantaich hac ho trugareca gant muy a ferveur.

An hini en em istim an distera eus an oll, hac en em gred an nebeuta din eus ho faveriou, a so ar guella disposet da receo ar re vrassa.

An hini eta en deus recevet an nebeuta,. ne dle quet en em glem, nac en em affligea, na caout avi ous ar re o deus recevet davantaich; mæs quent e dle admira ha meuli ar vadelez infinit gant pehini e tis-

tribuit hn craçnu gant quement a liberalite d'an nep a blich gueneoc'h.

Pep tra a zeu digueneoc'h; c'hui eo eta a dleer da veuli eus a bep tra.

C'hui a oar petra a so mad da rei da bep-unan; ha ne d'ê quet deomp-ni eo gouzout perac hemâ en deus nebeutoc'h hac hennes muyoc'h; mæs quemense a apparchant ouzoc'h-hu, va Doue, pehini a ene meritou pep-unan.

Cridi a reomp memes ez ê avantajus beza privet eus an donæsonou dreist-ordinal pere a vez admiret gant an dud, hac a denn var ar re o deus-y cals a c'hloar hac a veuleudi. Hac en effet an dud humbl pere a ra reflexion var o faourentez hac o iseldet, e leac'h canut chagrin evit-se, n'o deus er c'hontroll nemet joa, abalamnur ma ouzont, ô va Doue, penaus ar re baour hac humbl ha dispriget gant ar bed, en ar re a choasit evit ober anezo ho mignounet muya caret.

Beza hon eus evit testeni a guemense hoc'h Ebestel, pere hoc'h

eus etablisset Princet var ar bed-oll.

Bevet o deus, var an douar bepret quen humbl, quer simpl, quen douç, quer patiant, ma o devoa ur joa vras o souffr ar brassa outraichou evit ho cloar, ha ma clasquent memes gant ardeur ar pez a zisplich muya d'an dud ar bed.

Netra na dle rei muy a joa d'an nep ho car hac a so anaoudec eus ho faveriou, eguet guelet e ve accomplisset ho polontez hac ho tisposition eternel varnezàn.

Quemense a dle e renta countant hac e gonsoli, en hevelep-fæçoun ma en em gavo quer mad er plaç isela, evel ma en em gaffe en huela; ma en em bligeo quement o veza an diveza hac an distera eus an oll, evel ma en em bliche o veza ar c'henta hac ar brassa; ha ma vezo quer joaüs och en em velet dispriget ha rebutet gant peb unan, evel pa ve respetet hac enoret gant an oll.

Rac an accomplissamant eus ho polontez hac an desir eus ho cloar a dle beza trec'h d'an oll desirou-

all eus e galon, ha rei dezàn mui a joa hac a gountantamant eguet quement faver ha quement graç en deus recevet hac a ell da receo.

## TREDE CHABIST VARNUGUENT.

*Pevar dra important eo't caout ha conservi peoc'h ar galon.*

JESUS-CHRIST.

VA Map, me a fell din disqui deoc'h ar voïen da gaout ar peoc'h hac ar guir liberte.

AN ENE FIDEL.

Grit din, va Salver, ar c'hraç-se: me ho chelaouo gant ur joa vras; rac ne deus netra hac a zesiràn muy da c'houzout.

JESUS-CHRIST.

En em accustumit, va Map, da ober quent volontez ar re all evit hoc'h hini.

Disquit en em gountanti eus a nebeut.

Clasquit ato ar plaç isela, ha bezet countant o velet ar re-all hueloc'h evidoc'h.

Desirit ha pidit bepret ma vezo accomplisset enoc'h bolontez Doue.

An nep a vezo fidel da bratica quemense, a gavo ar peoc'h hac ar guir repos.

### An Ene fidel.

Ar pez a livirit din, va Salver, a ranferm ur berfection vras, ha dre an nebeut-se a gomsou e roït din un instruction admirabl.

Ma venn fidel da observi quemense, ne venn quet sujet, evel ma oùn, d'en em nec'hi ha d'en em droubli evit nebeut a dra.

Rac quellies gueich ma en em santân troublet ha chagrin, e anavezân e erru quemense abalamour n'am eus quet heuliet an avisou mad-se.

Mæs c'hui, va Doue, pehini a ell tout, hac a zesir bepret hon avan-

çamant spirituel, crisquit enòn ho craç evit ma rin va silvidiguez en ur bratica ar pez a zesquit din.

PEDEN *evit goulen beza diliriet eus ar goal songesonou.*

VA Doue, na bellait quet diouzin : sellit a druez ouzin, rac dont a ra em speret pep seurt songesonou pere a droubl hac a afflich va Ene.

Penaus e allin-me en em zilivra anezo, ha miret na venn trec'het ant-o?

Ma sicourit, va Doue, ha chasseit dre ho presanç an oll songesonou fall-ze pere am zourmant.

Va oll esperanç ha va c'honsolation, em poaniou, eo caout recours ouzoc'h, lacaat va fizianç enoc'h, implori ho sicour e goelet va c'halon, ha gortos gant patiantet ma pligeo gueneoc'h ma bisita ha ma c'honsoli.

Va Jesus leun a vadelez, scleraït va Ene gant ar sclærigen eus ho craç; chasseit an oll devaligen eus va c'halon; arretit an egaramant

eus ma speret; va difennet ous ma adversour pehini a glasq dont a benn ac'hanon, evit ma allin, dre ho craç, caout ar peoc'h, hac ho meuli continuellamant gant ur galon bur.

Coumandit d'an avel ha d'an tourmant : livirit d'ar mor : bez calm; ha d'an avel : na c'huez muy; ha neuse souden e vezo ur c'halm bras em Ene.

Hep ho craç ne doun, ha ne vezin nepred, nemet un douar fraust hac inutil.

Squillit varnòn ho penedictionou: grit disquen em c'halon gliz an Eê, hac an dour eus un devotion tener, evit arousi an douar seac'h-mâ, hac ober dezâ douguen frouez mad hac excellant.

Savit ma Ene accablet dindan ar beac'h eus e fec'hejou : grit na zesirin nemet ar madou celestiel, evit ma teuin, goude beza tànveet an douçder eus a eürusdet an Eê, d'en em degouti eus ar blijadurezou an douar.

Grit din disprijout an oll goun-

tantamant a alfen da gaout en traou crouet, ha distaguit va c'halon diouto, rac ne ellont quet countanti va desirou, na va renta eürus.

Va unissit gueneoc'h dre ur garantez eternel: c'hui hoc'h eus hoc'h-unan pe a dra da gountanti ar re ho car; hac hebdoc'h an traou al a so vaen hac inutil.

## PEVARE CHABIST VAR-NUGUENT.

*Ne renquer quet beza curius da ouzout petra a ra ar re all.*

JESUS-CHRIST.

VA Map, chasseit eus ho speret pep curiosite, ha ne guemerit quet a sourciou inutil.

Pe vern deoc'h-hu gouzout pe seurt den eo hemâ nac henont? pe vern deoc'h-hu petra a ra hemâ ha petra a lavar henont? songit hepquen d'am heulia-me.

Ne doc'h quet carguet da respont

evit ar re-all; mæs ac'hanoc'h hoc'h-hunan e rencot renta count. Perac eta en em ambarassi eus ar pez ne apparchant quet ouzoc'h?

Me a eneff an oll : me a vel quement a dremen er bed : penetri a ràn bete goelet ar c'halonou : me a oar petra a sonch pep unan, petra a zesir, ha pe seurt intantion en deus.

En em reposit eta eus a bep tra varnon-me, ha chomit e peoc'h.

Lisit ar re gurius da gountanti, mar guellont, o c'huriosite. Renta a raïnt cont din eus a guement o devezo lavaret, hac eus a guement o devezo grêt; ha ne ouffent cuza netra ouzin.

Na glasquit quet caout ur reputation vras etouez an dud, ha n'en em liquit quet e poan da gaout un nombr bras a vignounet.

Quemense a laca distractionou er speret ha tevaligen er galon.

Va flijadur a ve en em antreteni gueneoc'h ha reveli deoc'h ma secrejou, ma veac'h sourcius da ob-

servi pe da vare e teuàn d'ho pisita, ha ma veac'h prest da zigueri din dor ho calon.

Liquit evez eta p'eur e teuin; grit oræsoun, ha bezet humbl bepret.

PEMPET CHABIST VAR-NUGUENT.

*E petra e consist ar guir peoc'h hac neançnmant spirituel nn Ene.*

VA Map lavaret am eus d'am disquibien : *Ar peoc'h a lesàn gueneoc'h, ma feoc'h a ràn deoc'h, hac ur Peoc'h diffarant eus an hini a ro ar bed.*

An oll a zesir ar peoc'h, mæs nebeud a dud a fell dezo ober ar pez a so necesser evit caout ur guir beoc'h.

Ma feoc'h a so evit ar re a so douç hac humbl a galon. Seul vuy ho pezo a batiantet, seul vuy e viot e peoc'h.

Mar selaouit ha mar mirit va c'homsou, ho peoc'h a vezo bras.

AN ENE FIDEL.

Petra a rancàn-me eta da ober evit quemense, ô va Salver?

JESUS-CHRIST.

Liquit evez bepret er pez a rit hac er pez a livirit : n'ho pezet quen intantion nemet da blijout din : na zesirit ha na glasquit nemedon-me.

Na jugit quet temereramant eus ar gomsou nac eus an actionou ar re-all, ha n'en em ambarrasit quet eus a draou a bere ne doc'h quet carguet. Dre ar voyen-se ne viot nemeur troublet, pe dibaut gueich.

Rac beza discarg eus a bep inquietud hac eus a bep poan, quen a gorf quen a speret, ne apparchant quet ous ar vuez presant, mæs ous ar vuez da zont.

Na songit quet eta ho pe cavet ar guir peoc'h, pa ne santit netra a guement a rae poan deoc'h, pa n'hoc'h eus adversour ebet, ha pa eru pep tra herves ho tesir.

N'en em imaginit quet quen ne-

beut e veac'h vertuzus bras ha caret specialamaot gant Doue, pa santit cals a zouçder spirituel; rac ne de quet dious ar mercou-ze e aoavezer ar re o deus ur guir vertuz, ha ne de quet en dra-ze e consist avançamant spirituel ha perfection en den.

## AN ENE FIDEL.

E petra eta, va Salver, e consistont-iy?

## JESUS-CHRIST.

Consista a reont oc'h en em abandouni antieramant d'am volontez, hep clasq hoc'h avantaich hoc'h-unan, nac en traou bian nac er re vras, nac evit an amser nac evit an eternite; o veza countant eus an drouc evel eus ar mad a erru gueoeoc'h; hac o renta din-me graçou evit pep tra.

Mar hoc'h eus avoalc'h a gouraich, hac ur fiziang ferm avoalc'h enon-me, evit gallout, pa ho lesin hep consolation, en em offrit da anduri c'hoas davantaich, ha mar

adorit ha meulit va justiç en amser ma tigassàn deoc'h croasiou hac afflictionou, e querzit er guir hent eus ar peoc'h, ha credit certen e teuin a-nevez d'ho carga a joa, en ur ober deoc'h santout va fresanç.

Mar deut c'hoas da gaout un disprisanç parfet evidoc'h hoc'h-unan, e jouissot neuse eus ar brassa peoc'h a eller da gaout er bed-mâ.

## C'HUEC'HVET CHABIST VARNUGUENT.

### *Var ar guir liberte eus an Ene.*

VA Salver, ne apparchant nemet ous an Eneou parfet sellet bepret ous an traou celestiel, ha beva, evel heb sourci, e 'creiz ar sourciou eus ar vuez-mâ, non pas dre indolanç pe dre ziegui, mæs dre ur c'hraç special a rit, va Doue, d'an Eneou antieramant libr ha diangaich dious an traou crouet.

Na bermetit quet, va Doue, e ve occupationou hac ar sourciou da

bere oun abgaget, er vuez-mâ, ur sujet a zistractionou levidou : na bermetit quet e ve an ezomou eus ar c'horf un occasion din da gountanti ma sansualite. Protegit va Ene en temptationou, hac e soulagit en e foaniou, gant aoun na gollen erfin couraich.

Ma dilivrit eus an infirmiteou hac eus ar miseriou pere a rent va Ene pouner, hac a ampeich da gaout, evel ma tesirre, al liberte eus ar speret.



O va Doue, sourcen eus ar guir douçder, grit din caout c'huero an douçder tromplus eus ar c'hiq?

Na bermetit quet e venn trec'het gant ar c'hic hac ar goad : na bermetit quet e venn tromplet gant ar bed hac e c'hloar faus; na bermetit quet e venn surprenet dre finessa hac artifiçou an drouc-speret.

Roit din nerz evit resista, patiantet evit anduri, ha couraich evit perseveri.

Lamit diguenê, an oll gonsolationou eus ar bed, ha liquit en o flas an onction douç eus ho speret.

Liquit ho carantez divin em c'halon; ha grit ma chasseo anezi pep carantez sansuel.

Ar sourci da bourvei da necessiteou ar c'horf, d'e vaga, d'e visca, d'e antreteni, a so ur beac'h pouner da un Ene fervant.

Grit din ar c'hraç da viret bepret e quemense an temperanç hac ar vodesti, hep clasq morse da gountanti ma goul direglet nac ar vanite.

Ne aller quet divoeret pep tra, abalamour ma renquer antreteni buez ar c'horf; mæs diffennet ê, dre o lesen santel, na clasq na desirout ar pez ne servich nemet da gountanti ar sansualite pe an orgouilh; rac a nes, ne raemp nemet sicour ar c'hiq d'en em revolti a-enep ar speret.

Me ho supli, va Doue, d'am sclerraat ha d'am souten dre ho craç, evit ma virin bepret e quemense ur voderation just.

## SEIZVET CHABIST VA NUGUENT.

*Hon amour propr hon distro dious ar mad souveren.*

VA Map, mar fell deoc'h e tout deoc'h, en ret e veac'h din-me, heb reservi evidoc'h n eus ac'hanoc'h hoc'h-unan.

Gouezit penaos ar garantez h eus evidoc'h hoc'h-unan a noas deoc'h evit quement tra a so er

Seul vuy e plich un dra deo seul vuy e staguit ho calon our

Na zesirit morse ar pez ne quet permetet deoc'h da gaout quitaït ato ar pez a ell hoc'h barrassi, ha lemel digueneoc'h liberte interior.

Un dra estrainch eo n'em ab dounac'h quet din a greis ho ca gant quement a illit da gaout ha zesirout.

Perac en em chagrinit-hu? p en em squisit-hu gant sourciou

til ? en em resinit d'am volontez, ha ne vezo netra capabl da noasout deoc'h.

Mar clasquit un dra bennâc evit ho profit particulier hepquen, ha mar desirit chench plaç evit beza guell en hoc'h æz hac en ho plijadur, ne viot jamæs e repos, rac bepret e vanco deoc'h un dra bennâc, hac e peb lec'h e rancontrot ur re bennâc pehini ho controlio.

Ne de quet eta ar brosperite nac ar madou temporel eo a raï hoc'h eiirusdet var an douar; mæs e c'havout a reot quen en ur zisprijout ar madou-se, hac en ur disc'hrizienna eus ho calon pep attaich ha pep affection evit-o.

Ar pez ne dleit quet da entent hepquen eus ar pinvidiguezou, mæs c'hoas eus an enorioù hac eus an desir da veza meulet; rac quemense tout a dremen gant ar bed.

E pe lec'h bennâc e viot, n'en em guefot quet mad, ma n'hoc'h eus ar speret a ferveur.

Ar peoc'h pehini a glasquit ne

bado quet pell, ma ne de fontet var an disposition vad eus ho calon, da lavaret ê, ma n'en em zalc'hit ferm stag ouzin-me; chench demeuranç a allot, mæs ne viot na guell, na coutantoc'h evit se.

Rac er c'henta occasion e rancontrot ar memes poaniou pere a ra deoc'h tec'het, hac alies goassoc'h.

### PEDEN.

MA fortifiet, va Doue, dre ar c'hraç eus ho Speret-Santel evit ma chassein eus va c'halon pep desir direglet eus a bep tra, quen precius, quen dister.

Grit ma considerin pep tra evel traou pere ne reont nemet tremen, ha ma en em gonsiderin va-unan evel un dra pehini a dle tremen gant-o.

Rac *dindan an Heaul ne deus netra a guement a ell padout pell. Ne deus nemet vanite hac affliction.*

Roit din, va Doue, ar furnez celestiel pehini a zesco din ho clasq, ho cavout, ho caret preferablamant

da guement tra a so, hac istimout an oll draou crouet ervez an istim a rit hoc'h-unan anezo.

Grit din tec'het gant prudanç diouc'h ar re a zeu d'am meuli, hac anduri gant patiantet ar re n'o deus nemet disprisanç evidon.

Rac ur furnez vras eo conservi ur speret bepret ingal, petra bennâc a lavar hac a ra ar bed. Dre ar voyen-ze ne vezer dalc'het gant netra, hac e avancer gant penc'h ha gant assuranç en hent an Eê.

## EIZVET CHABIST VARNUGUENT.

*E pe fæçoun e tleomp en em gomporti pa zrouc-prezeguer ac'hanomp.*

VA Map, n'en em chagrinit quet mar deus tud pere o deus goall santimant ac'hanoc'h, hac a lavar traou pere a ra poan deoc'h.

Goassoc'h santimant c'hoas a dleit caout ac'hanoc'h hoc'h-unan, ha credi ne deus den semploc'h na fraziloc'h evidoc'h.

Mar d'hoc'h un den interior, n'en em lequeot quet e poan evit comsou pere a ya gant an avel.

Ur brudanç vras eo tevel en occasionou fachus-se, hac en em drei a galon ouzin-me, heb en em droubli evit discoursou na jugeamanchou an dud.

Na rit quet depandout peoc'h hoc'h Ene eus a zisrourzou an dud: rac, pe y o deus ur santimant vad pe goall santimant eus ac'hanoc'h; quemense ne zench netra enoc'h, ne doc'h ato nemet ar pez ma zoc'h.

Pelec'h e quefot-hu ar guir beoc'h hac ar guir gloar? A ne d'ê quet enon-me eo o c'hefot?

Evit beza bepret tranquil hac e peoc'h, ne renquer na desirout plijout d'an dud, na caout aoun da zisprijout dezo.

Ar garantez direglet evit ar bed, hac an aoun væn da zisplijout dezàn, a laca an troubl er galon hac an distraction er speret.

## NAVET CHABIST VARNUGUENT.

*E pe fæçoun e tleer invoqui ha meuli Doue en amser an affliction.*

VA Doue, c'hui hoc'h eus permetet e ve digouezet guenê an affliction-mâ : ra viot benniguet ba meulet da virviquen.

Evel ne allàn quet en em zilivra na tec'het diouz ar boan a anduràn, e imploràn ho sicour, hac ho suppliàn ma servicha evit va silvidiguez.

Petra a livirin-me deoc'h, ô va Doue ha va Zad, petra a livirinme e creiz va desolation?

Chetu evidon un amzer a droubl hac a souffranç, hastit, me ho supli, hastit d'am sicour.

An heur trist-mâ ne d'ê deut nemet evit ma tennot ho cloar eus anezi, hoc'h ma delivra goude beza ma humiliet.

Pliget gueneoc'h ma assista; rac ô veza quer paour ha quer miserabl

evel ma oun, petra a allàñ-me da ober hebdoc'h?

Roit din ar batiantet, ha ma frotegit; ha n'em bezo quet a aoun da veza trec'het, peguer bras bennâc e vezo va affliction.

Mæs, o c'hortos ma pligeo gueneoc'h ma dilivra, petra a allàñme da lavaret nemet: *Ra vezo grêt ho polontez, ô va Doue!* Meritet am eus ar boan-mâ: just eo din e anduri: eürus ma souffràn gant ur batiantet humbl, quen na vezo heanet an tourmant, ha ma vezo distroet ar c'halm.

Ho craç oll-galloudec a ell diminui an ners hac ar violanç eus an demptation-mâ, ha ma dilivra autieramant anezi, ec'his ma hoc'h eus va dilivret dija alies, ô Doue a visericord!

C'hui a ell facilamant ma soulagi, ha chench en un taul ma zristidiguez e joaüsdet.



## TREGONTVET CHABIST.

*Ret eo implori sicour an Autrou-Doue, ha gortos gant fizianç e c'hraç.*

Va Map, *Me eo a ro nerz en amser an affliction.* Deut davedon-me pa ho pezo ur boan bennâc.

Ar pez hoc'h ampeich muya da receo consolationou an Eê, eo ma taleit re da gaout recours ouzin-me dre an Oræsoun.

Rac abars ma en em adressit din-me, e clasquit soulageamant ha consolation etouez ar grouadurien.

Evelse quement a rit ne servich nemeur deoc'h, quen na zeut da anaout penaus eo me a zilivr ar re a laca o esperanç enon, ha penaus ermeas ac'hanon-me ne deus na sicour suffisant, na cusul profitabl, na remet assuret.

Me a so tost deoc'h, ha prest, non pas hepquen da lacât adarre ar peoc'h en ho calon, mæs c'hoas d'ho carga a c'hraçou nevez.

Hac èn so netra diæz din-me? Hac hènvel oun-me ous ar re a bromet cals, ha ne reont netra?

Pelec'h ema ho feiz-hu? Chommit ferm, ha perseverit : bezit patiant ha courajus : ar gonsolation a zeui en e mare.

Ma gortoït : me a zeui va-unan, hac ho soulageo.

Ar pez a ra ho poan hac ho tourmant, ne d'e nemet un demptation; hac ar pez a ra deoc'h crena, ne de nemet ur squeud.

Petra servich deoc'h-hu en em nec'hi gant traou incerten ha gant an amser da zont, nemet evit rei deoc'h hoc'h-unan tristiduguez var dristiduguez? *Da bep devez eo avoalc'h e boan.*

Un dra væn hac inutil eo en em affligea pe en em rejouissa evit ar pez ne arruo marteze jamæs.

Sempladurez ha fragilite an den eo a ra dezàn en em amusi gant ar seurt songesonou væn-ze, ha cridi quer facil da dromplerez an adversour.

An drouc-speret ne ra forz pe èn ho tromplo dre traou guir pe faus : pe èn a raï deoc'h coueza en e rouejou dre un affection re vras evit an traou presant, pe dre aoun rac an traou da zonet.

*N'en em droublit quet; credit enonme; hac ho pezet fiziang em misericord.*

Alies e ven tosta deoc'h, pa songit e ven pella dioùzoc'h.

Pa seblant deoc'h beza casi collet, e ma alies an amser da veritout davantaich.

Pe seurt affliction bennâc a errue gueneoc'h, ne dleit quet en em livra hac en em abandouni d'an dristidiguez, evel pa ne ve muy evidoc'h esperanç ebet da sortial eus ar stad-se.



Na songit quet em be-hoc'h abandounet antieramant, pa hoc'h affligeàn evit un amser, ha pa refusàn deoc'h ar gonsolation a zesirit; rac dre an hent-se eo e erruer e Rouantelez an Eê.

Avantajussoc'h, ê deoc'h-hu ha d'an oll servicherien beza amprouet evelse, dre an dribulation, evit ne de caout pep tra dious ho c'hoant.

Me a enef an dispositionou secreta eus ho calon, me a oar ez eo avanjus evit ho silvidiguez e veac'h avisiou hep santout an doucder eus va graç, gant aoun na zeuac'h d'en em c'hlorifia en ho prosperite, ha na sonche deoc'h beza ar pez ne doc'h quet.

Ar pez am eus roet a allàn da lamet, ha da rei adarre pa bligeo guenê.

Ar pez a roàn a so din; hac pa er c'hemeràn, ne lamàn netra a guement a ve deoc'h; rac diguenê-me eo e teu an oll madou hac an oll donæsonou parfet.

Mar permetàn eta e errue guenoc'h ur boan pe ur gondradiction bennâc, n'en em glemmit quet, ha ne gollit quet couraich, rac en ur moument e allàn ho soulagei ha chench hoc'h oftliction e joaüsdet.

E quemense tout ma frovidanç en

hoc'h andret a so leun a justiç hac a vadelez, ha din da veza meulet.

Mar hoc'h eus furnez, ha mar jugeit eus an traou ervez ar virionez, pell diouz beza trist na coll couraich en amser an adversite, e viot quent joaüs, e rentot din actionou a c'hraç, hac en em gonsolot o velet penaus hoc'h affligeàn ha ne espernàn quet ac'hanoc'h er bed-mâ.

*Ho caret a ràn evel ma zoun caret gant va Zad.* Cetu ase ar pez a lavarèn gueichall d'am Disquibien, pa o c'hassen dre ar bed, non pas evit beza en o fligeadur, mæs evit souten coumbajou rust; non pas evit beza enoret, mæs evit beza disprijet, non pas evit en em reposi, mæs evit labourat continuelamant, ha produi calz a frouez dre o fatiantet.

Ho pezet sonch, va Map, eus ar c'homsou-mâ, ha liquit-iy doun en ho speret hac en ho calon.



## QUENTA CHABIST HA TREGONT.

*Ret eo distaga hor c'halon dious an traou crouet, evit en em sevel bete ar C'hrouer.*

Ezom am eus, va Doue, eus a ur c'hraç special evit erruout en ur stad e pehini ne vezin na dalc'het nac ambarrasset gant an traou crouet.

Rac queit a ma ze stag va c'halon ous un dra bennâc, n'am eus quet al liberte requis evit en em sevel betec enoc'h.

Ar Profet a zesire nigeal gant liberte d'ho cavout, pa lavare : *Piou a roï din-me diou asquel, evel re ar goulm, evit nigeal bete ar plaç eus va repos?*

Piou a so guel e peoc'h eguet an hini a behini al lagat a so simpl hac an intantion pur? Ha piou so liproc'h eguet an hini ne zesir netra var an douar?

Ret eo eta en em sevel dreist an

oll draou crouet, ha consideri neuse penaus eo c'hui, va Doue, hoc'h eus crouet pep tra, ha penaus ne deus netra henvel ouzoc'h etouez quement hoc'h eus crouet.

Ma ne de ar galon antieramant distag, er c'his-se, dious an traou terrien, ar speret ne all quet beza libr da gontempli an traou celestiel.

Rac-se ne deus nemeur a guement en em roe a barfetet d'ar gontemplation, abalamour ne deus nemeur a guement n'o deffe attaich pe affection evit un dra bennâc crouet.

Evit erruout er stad-se a gontemplation, eo ret ur c'hraç special pehini a safe an Ene dreist-hi e-unan.

Ha ma ne vez un den diangaich evelse dious pep tra, hac e stad d'en em unissa gant Doue, e oll squiant hac e oll vertuz a so nebeut a dra.

Languissa a reot en ur stad a sempladurez hac a imperfection, mar grit cals a istim eus a un dra bennâc pehini ne de quet ar mad uniq, souveren hac eternel; rac quement ne de quet Doue, ne de ne-

tra, ha ne dle beza istimet netra.

Un diffaranç vras a so etre furnez un den devot, sclereet eus an Eê, hac etre ar squiant en deus acquisitet un den habil dre ar studi.

Ar squiant-se, pehini a zeu eus a Zoue, a so hep comparæsoun guelloc'h ha preciussoc'h eguet an hini a eller da gaout dre all labour ha dre an nerz eus ar speret.



C'hnant hor be d'en em rei d'ar gontemplation; mæs n'en em lequeomp quet e poan da ober ar pez a so ret evit quemense.

An ampeichamant pehini a guevomp, ha pehini a lequeomp hon-unan, eo ma en em gountantomp da bratica certen exerciçou devot, hervez hon inclination, ha ma negligeomp da vortifia hor speret hac hor c'halon.

Dibaut gueich e antreomp ennomp hon-unan evit consideri ar pez a dremen en hon Ene.

Mar coumançomp avisiou da son-

geal en hon interior ha d'en em recueilli, e troomp souden hor speret ous an traou exterior, hep quemer an amser da examina ha da boueza hon actionou.

Ne reomp quet attantion peguen disprijabl eo an traou pere a garomp : ne zeplnromp quet an impurete pe ar gorruption pehini a rên generalamant enomp, ha pehini a so casi hènvel ous ar gorruption a Yoa gueichall etouez an dud, pa zigassas Doue an Diluch universel var an douar, evit o distrugea.

Evelse, pa eo courrompet hon affectionou hac hon desirou, eo ret e ve ive courrompet an actionou a zeu aneso.

Hor buez ne de mad ha pur, nemet pur e ve ar galon.

Consideri a rer an actionou caër a ra un den : o admira hac o meuli a rer; mæs ne sourcier quet pe seurt vertuz na pe intantion a ra dezàn o ober.

En clasq a rer gant sourci hac un den a so pinvidic, greet mad,

habil, couraichus; hac èn a so un tyec mad hac ul labourer mad, mæs ne c'houlenner nemeur hac èn a so humbl, patiant, douç, devot, interior.

An hini ne heul nemet ar santimanchou eus an natur ne sell nemet ous an exterior pe an apparanç eus an den; ha dre eno en em gueï tromplet alies.

Mæs an hini a heul an inspiration eus ar c'hraç, a gonsider an interior pe an diabars eus an den, hac a laca e fiziang e Doue evit ne vezo quet tromplet.

---

## EIL CHABIST HA TREGONT.

*Ret eo renonç deomp hon-unan, ha mortifia hon desirou.*

JESUS-CHRIST.

VA Map, ne illit quet beza parfetamant libr, ma ne renoncit antieramant deoc'h hoc'h-unan.

Ar re en em gar re o-unan, a

sn. chadennet ha captivet gant o fassionou : avius int, curius, inconstant; ne glascont nemet caout o æsamant ha countanti o sansualite: occupet hac ambarasset int gant un infinite a draou væn, a bere ne oufsent quet dont a-ben; rac quement ne zeu quet eus a Zoue, ne all quet padout, hac a ïa da netra.

Dalc'hit sonch eus ar c'homsou a ian da lavaret deoc'h, pere, petra bennâc ma int berr, a ranferm ur berfection vras : *Quitaït pep tra, hac e quefot pep-tra : mortifiit ho passionou, hac e quefot ar repos.*

Grit alies reflexion var quemense; ha pa er praticot, e comprenot pep tra.

An Ene Fidel.

Va Salver, ne de quet en un devez e rer quemense : ar c'homzou-ze, peguer ber bennâc ez int, a gompren an oll berfectionnou christen.

Jesus-Christ.

Va Map, pa broposàn deoc'h an

hent o deus heuliet an dud santel, ne dleit quet coll couraich, mæs quent e tleit en em excita hac en em gourachi da guerzet dre ar memes hent.

Agriabl bras e veac'h din, hac ho puez a ve leun a joa hac a beoc'h, ma ouffac'h renonç deoc'h hoc'h-unan, hac en em soumeti antieramant d'am volontez-me, ha da volontez an hini am eus etabliset varnoc'h evit beza ho Tad er vuez spirituel.

Cals a draou hoc'h eus c'hoas da guitât, da bere ma ne renoncit abalamour din-me, ne jouissot quet eus ar repos a zesirit.

Mar fell deoc'h en em renta pinvidic er vertuziou, goulennit diguenê ar furnez celestiel, pehini a zesq disprijout an oll draou crouet.

Mæs evit militout receo un donesoun quer precius, e renquit renonç d'an oll furnez eus ar bed, da bep respet humen, ha da bep complesanç evidoc'h hoc'h unan.

Ar furnez celestiel-ze pehini a ra

n'en em estimer quet e-unan, ha ne glasquer quet beza istimet gant ar re-all, a so en amser-mâ dispriget gant ar bed, ha casi ancouneheet; ha mar deus hiniennou pere a zeu d'e meuli dre o c'homsou, e disenorot alies dre o euvriou.

Beza ez eo cousgoude ar berlesen precius, pehini a ve certenamant istimet ha clasquet gant cals a dud, ma ve muy anaveet.

---

## TREDE CHABIST HA TREGONT.

*Var an inconstanç eus a galon an den, ha var ar burete a intention.*

VA Map, na fizit quet re var an disposition presant eus ho calon, rac timat e all chench.

Queit a ma viot var an douar, e viot sujet da gals a senchamanchou, memes en despet deoc'h; en hevelep-fæçoun ma en em guefot e-ber joaüs, hac e-ber trist, e-ber e peoc'h, hac e-ber troublet, e-ber devot, hac e-ber heb devotion.

Mæs ün den fur hac experimantet er vuez spirituel, en em zalc'h ferm etouez an oll sènchamanchou-se, heb cavout quen sourci nemet da avanç muy-oc'h-muy en hent eus ar vertuz; ha dirigea a ra bepret e intantion d'ar fin unic a dle en em broposi.

Evelse e oll desir hac e oll intantion o veza da blijout din-me ba d'am servicha, e chom bepret tranquil, bepret ingal, bepret ar memes.

Seul buroc'h eo an intantion (pehini eo lagat an Ene) seul assuroc'h ha seul gourajussoc'h e tremener an dangeruu hac an adversiteou eus ar vuez presant.

Mæs beza ez eus cals pere ne gonservont quet o intantion pell-amser pur; rac pa rancontront un dra bennâc hac a ra plijadur dezo, en em arretont souden ennâ, ha na dint occupet nemet anezân.

Dibaud gueich e caver un den pebini n'en em clasq e-unan e netra, hac a ve antieramant dioam a amour propr.

Evelse eo e yeas gueichall ar Jusevien da Betanii, non pas hepquen evit guelet Jesus, mæs ive evit guelet Lazar ressuscitet.

Ret eo eta purifia hn intantion, ha sellet ouzin-me hepquen.

## PEVARE CHABIST HA TREGONT.

*Peguen douç eo Doue da nep er c'har e pep tra, ha dreist pep tra.*

DOUE *a so va oll vad.* Petra a fell din-me davantaich, ha petra a allàn-me da zesirout ouspen evit ma eürusdet?

*Va Doue ha va oll vad.* O coms douç hac agriabl evit an nep a gar Doue, ha non pas ar bed na traou ar bed!

*Va Doue ha va oll vad.* Ar gomsmâ a so avoalc'h da nep e entent; ha piou bennâc a gar Doue, en em blich och e lavaret alies.

Pa oc'h presant, ô va Doue, pep tra a so douc : pa en em retirit, pep tra a so c'huero.

C'hui a zigaç ar peoc'h, hac a laca ar joausdet er galon.

C'hui a ro deomp sclerigen evit istimout ervad peb tra, hac evit ho meuli e pep tra.

Netra na ell plijout deomp pell amser hebdoc'h; ha mar cavomp ur plijadur pur ha padus en un dra bennâc, ne d'ê nemet dre ho craç.

Petra a ell ober displijadur d'an hini en em blich enoc'h, va Doue? ha petra a ell plijout d'an hini n'en em blich quet enoc'h?

Peguement en em drompl ar re a gar ar bed, hac ar re a glasq o c'hountantamant er plijadurezou ar c'horf! Ne guevont nemet vanite, nemet corruption hac ar maro.

Mæs ar re a zisprich ar bed, hac a vortifi o c'hicq evit hoc'h humilia, a o e guirionez fur.

Tànva a reont an douçder eus an traou celestiel, ha rapporti a reont da c'hloar ar C'hrouer quement a guevont a vad en traou crouët.

Anaout a reont peguement a zifferanç a so etre ar C'hrouer hac ar

gronadurien, etre an Eternite hac an amser, etre ar Sclærigen eternel ha scleur ar bed-mâ.



O va Doue, sclærigen eternel! chasseit an oll devaligen eus va c'halon.

Purifiit, rejouissit ha sclæraït va Ene, va entendamant, va memor ha ma volontez, evit ma en em roïn oll deoc'h dre un transport a joa hac a garantez.

P'eur e teui an deiz eus ho pisit, an deiz eürus-se pehini e countantot va oll desirou, hac e talc'hot din leac'h a bep tra!

N'em bezo jamæs ur joa parfet quen na vezo deut an heur-ze.

Allas! an den coz a vef c'hoas enòn: ne d'ê quet antieramant mortifiet, ne d'ê qnet agren maro.

En em revolti a ra c'hoas a-enep ar speret, excita a ra enòn ur bresel interior, ha ne les morse va Ene e peoc'h.

Mæs c'hui, *va Doue*, *pehini a*

*goumand d'ar mor, hac èn rend calm, pliget guencoc'h dont d'am sicour.*

Distrugit ar re a ra bresel din, ha brusunit-y-oll dre ho puissanç hac ho callout.

Renouellit ho miraclou ancien, grit santout an nerz eus ho prec'h oll-galloudec; rac n'em eus quen refuich na quen esperanç nemet enoc'h, va Salver ha va Doue.

## PEMPET CHABIST HA TREGONT.

*Epad ar vuez-må ne deus den en assuranç a-enep an temptationou.*

VA Map, exposet e viot bepret da meur a zanger epad ho puez: necesser eo deoc'h eta, e queit ma vefot, caout bepret recours d'an armou spirituel.

Dastumet oc'h e creiz adversourien, gant pere oc'h attaquet a zeou hac a gleiz.

Ma n'hoch eus eta sourci d'en em servicha eus ar batiantet evit

en em zivoal dious pep costez, ne viot quet pell heb beza blesset.

Ouspen-ze, ma ne arretit ho calon enòn-me, resolvet da anduri pep tra dre garantez evidòn, ne allot quet souten an nerz eus ar goumbat, na militout ar Gurunen a c'hloar.

Ret eo eta ho pe ar gouraich da dremen dreist an oll dangerou, ha da drec'hi an oll ampeichamanchou a rancontrot.

Rac ar man celestiel ne d'ê roet nemet d'an nep a so victorius; hac an hini a gollo couraich, n'en devezo nemet miser ha confusion.

Mar clasquit ho repos er bed-mâ, penaus e erruot-hu un deiz er repos eternel?

Songit quent da acquisita cals a batianted, eguet d'en em brocuri cals a repos.

Clasquit ar guir beoc'h, non pas var an Douar, mæs en Eê : non pas etouez an dud hac an traou-all crouet, mæs e Doue hepquen.

Soufr a dleit pep tra a galon vad, dre garantez evidòn, evel ar fatig

a santit en ho labour, an ezomou hac an infirmiteou eus ar c'horf, ar poaniou-speret, an temptationou, ar rebeichou, an injuriou, an affronchou, ar persecutionou.

Quemense-oll a dle beza precius deoc'h, abalamour ma eo dre quemense e avancer er vertuz, hac e anaveser va guir servicherien; quemense memes eo a gompos ar Gurunen a recevit en Eê.

Ma a roï ur recompanç eternel evit ul labour eus a ur moument, hac ur gloar infinit evit un humiliation eus un instant.



Ha c'hui sonch deoc'h-hu ho pezo ato, hervez ho tesir, consolationou, spirituel?

N'am eus quet accordet quemense d'am Sænt, pere am eus exercet hac amprouet alies dre an desolation, dre an demptation, dre an affliction.

Mæs souffret o deus an oll boaniou-ze gant patiantet, dre ma la-

caent o fiziançc enon-me, ha ma credent parfet penaus an oll souffrançou eus ar vuez presant n'o deus proportion ebet gant ar gloar da zont, pehini a dle beza o recompanç.

A pretandi a rit-hu caout en un taul, hac heb ma couste netra deoc'h, ar pez n'o deus obtenet quement a re-all, nemet goude cals a labour ha cals a zaëlou?

Va gortoït, quemerit couraich, ho pezet fiziançc em madelez, hac exposit generusamant quement hoc'h eus evit va gloar.

Me ho recompanso gant liberalite : ha beza e vezin gueneoc'h en hoc'h oll afflictionou.



## C'HUECH'VET CHABIST HA TREGONT.

*Ne dleer quet ober cals a van eus ar jugeamanchou ha discoursou an dud.*

JESUS-CHRIST.

VA Map, lisit guenèn ar sourci eus ho reputation : arretit ho calon ferm enòn-me, ha n'ho pezet quet aoun rac jugeamanchou an dud, pa ne rebeich netra deoc'h ho coustianç.

Mad hac avantajus eo evidoc'h soufr evelse discoursou ar bed; ha mar hoc'h eus ur galon humbl hac ur fizianç parfet enon-me, quemense ne raï poan ebed deoc'h.

Cals a dud a gaver pere a lavar quement a draou na dleer nemeur o c'hridi.

Ouspen-ze, ne de quet possubl plijout d'an oll.

Petra bennâc ma ree Sant Paul

e bossubl evit plijout d'an oll hervez Doue, ha ma c'hesse tremen dious pep-unan, cousgoude ne ree quet cals a gas evit beza barnet gant an dud.

Ober a ree bepret quement a elle evit edification hac evit silvidiguez e nessa : cousgoude ne allas quet miret na voe avisiou dispriget ha coundaounet.

Neuse ne ree quen nemet en em abandouni etre daouarn Doue péhini a anaye ar fond eus e galon, ha n'en em serviche nemet eus ar batiantet hac an humilite evit en em zifen ous ar goal deaudou pere a invante pep seurt traou en e enep.

Ha mar en deus parlantet ur veich bennâc evit en em justifia n'en deus e c'hreet nemet gant aoun ma ne lavarze guer, na vize deut ar re sempl da veza scandaliset.

Petra ra deoc'h-hu caout aoun rac un den mortel? Hirio er guelit, varc'hoas n'er guelot muy.

Dougit Doue, ha n'ho pezo quet aoun rac an dud.

Pe seurt drouc a ell ober deoc'h un den dre gomsou pa dre injuriou?

Brassoc'h drouc a ra dezâ e-unan evit ne ra deoc'h; ha piou bennâc e ve, ne allo quet pellaat diouc'h jugeamant un Doue.

Songit bepret emaouc'h e presanç Doue, ha ne collit quet ho amser en ur gountesti nac en em glem.

Mar seblant deoc'h e souffrit ur gonfusion pehini noc'h eus quet militet, liquit evez na zeuac'h dre an defaut a batiantet da ziminui ho milit hac ho curunen.

Savit ho taoulagat varzu hac enonme en Eê : puissant avoalc'h oun evit ho tilivria dious pep confusion ha dious peb injur, hac evit renta da bep-unan hervez e œuvrou.



## SEIZVET CHABIST HA TREGONT.

*Evit caout ar guir liberte a galon e renquer en em resina antieramant da volontez Doue.*

Va Map, en em guittaït hoc'h-unan, hac em c'heffot.

N'ho pezet quet a volontez propr: n'ho pezet quen volontez nemet va hini-me, hac e quefot bepret ho profit.

Quentre ma ho pezo en em resinet parfetamant d'am volontez, e squillin va graç varnoc'h gant abondanç.

AN ENE FIDEL.

Pet guech, va Doue, e rencànme en em abandouni evelse etre ho taouarn, hac e petra e tleàn-me en em guitaat va-unan?

JESUS-CHRIST.

E pep tra, va Map, hac e peb

amser, en traou bian evel en traou bras.

Rac penaus e ouffac'h-hu beza din-me, na me deoc'h-hu, ma ne doc'h libr dioc'h pep attaich, ha ma ne guiteet ho polontez propr.

Seul guentoc'h er greot, seul velloc'h e vezo deoc'h; seul barfetoc'h ma vezo ive ho resination; seul agreaploc'h e viot din, hac e c'houneot davantaich.



Beza ez eus hac en em resign d'am volontez, mæs non pas e pep tra.

Beza ez eus re-all pere er goummançamant en em abandoun din, hep reservi netra; mæs pa vezont amprouet dre an demptation, n'o deus muy ar fiziançz parfet-se o devoa quent enon.

Ar re-ze-oll ne allont caout al liberte eus ar galon bur, na tânva an douçder eus ma antretien; rac ne accordàn ar faveur-ze nemet d'ar re en em abandoun din antic-

ramant dre ur sacrifiç continuel anezo o-unan.

Alies em eus lavaret deoc'h, hac el lavaràn c'hoas : *En em guitaït hoc'h-unan*, en em roit din-me; hac e jouissot e goëlet ho calon eus ur peoc'h bras.

Roit tout evit caout tout, heb clasq muy ar pez ho pezo roet.

En em reposit varnon gant fiziançç, ha me vezo gueneoc'h.

Goulennit particulieramant en ho pedennou ar c'hraç d'en em ziso-ber eus a bep attaich, ha da vervel antieramant deoc'h hoc'h-unan, evit beva evidon-me hebquen; ha grit eus ho côstez hoc'h oll effort evit quémense.

Neuse ne viot muy ambarrasset na troublet gant sourciou væn, hac e queffot ar guir liberte a galon.



## EIZVET CHABIST HA TREGONT.

*E pep fæçoun e tleomp en em gomporti en hon oll actionou.*

"VA Map, e pep lec'h, e pep labour, e peb occupation essaït en em zerc'hel bepret recueillet, bepret tranquil, ha presant deoc'h hoc'hunan.

"Vaquit d'hoc'h afferiou en ur fæçoun libr, heb attaich, heb en em droubli.

"Jouissit, evel ur guir Israelit, eus al liberte bugale Doue, pere en em zalc'h ato a ziouc'h an traou presant, evit consideri ar re eternel, pere ne sellont ous traou ar bed nemet gant o lagat cleiz, hac o deus ato o lagat deou arretet var madou an Ee, pere n'en em rentont quet esclaver eus an traou temporel, dre un affection direglet evit-o, mæs en em servich hepquen anezo evit an usaich evit pehini int etablisset ha destinet gant Doue.

Elec'h heulia ho santimant hoc'h-unan en hoc'h afferiou, hac elec'h barn hervez an apparanç exterior eus a guement a erru gueneoc'h, hac eus a guement a velit hac a glevit er bed, mar quirit antren, evel Moyses en Tabernacl, evit goulen cusul ous Doue, e clefot e respont divin, hac alies e sortiot instruet var gals a draou evit an amser bresant hac evit an amser da zont.

Moyses en deus bet ato recours d'an Tabernacl evit caout sclærigen en e oll douetou ha difficulteou; an oræsoun a so bet e refuich en oll dangerou e pere eo bet angaget dre ar valiç eus an dud.

Evelse eo e tleit antren er secret eus ho calon evit goulen gant ferveur, digant Doue, sclærigen ha sicour en hoc'h ezomou.

Josue ha bugale Israël ne voent tromplet gant ar Gabaonitet nemet abalamour, elec'h goulen cusul digant Doue, e credsont re yuan d'ar c'homsou caër ha douç eus ar bobl-se.

## NAVET CHABIST HA TREGONT.

*Na dleer quet en em hasta re, hac en em nec'hi gant e afferiou.*

VA MAP, lisit guenê-me ar sourci eus hoc'h oll afferiou, me a zisposo anezo-oll, hac a raï da bep tra caout un issu mad en e vare.

Gortoït gant patiantet ar pez a bligeo guenê da ordren, hac e quefot hoc'h avantaich.

AN ENE FIDEL.

Va Doue, me a les gueneoc'h, a galon vad, ar sourci eus a beb tra; rac pebes profit ha pebes frouez a allân-me da esperout eus va oll sourciou?

Peguen cürus e ven-me, ma en em soumetten parfetamant d'ho polontez, heb en em ambarrassi eus an traou da zont.

JESUS-CHRIST.

Va Map, alies an den en em

hast da gaout ar pez a zesir, mæs quer buan a ma en deus-èn bet, e coumanç displijout dezâ.

Calon an den a so variant : evelse ne gar quet pell-amser ar memes tra, mæs e-ber un dra, e-ber un dra-all.

Ne d'e quet nebeut a dra en em vortifia hac en em guitât e-unan, memes en traou distera.

Ne avançot er vertuz nemet dre ma renonçot deoc'h hoc'h-unan; ha seul vuy er greot, seul vuy e viot e peoc'h hac e repos.

Mæs an drouc-speret, pehini en em oppos bepret d'ar mad, ne heano quet d'ho tempti : astenn a raï e rouejou deiz ha nos evit ho lacât da goueza enno, ma ne veac'h quet var evez.

Rac-se *beillit ha pidit, evit ne gouessot quet en temptation.*





## DAOU-UGUENVET CHABIST.

*An den n'en deus netra a vad anezâ e-unan, na ell en em c'hlorifia a netra.*

Va Doue, *petra eo an den, evit ma prichac'h songeal ennàn? ha petra eo map-den evit beza enoret eus ho pisitou?*

Petra en deus gallet ober an den evit militout ho craç.

Pe seurt guir am eus-me d'en em glem mar em abandounit, ha petra am eus-me da lavaret, ma ne accordit quet din va goulen?

Certenamant e allàn songeal ha lavaret gant guirionez : ne doùn netra, ne allàn netra, n'am eus netra a vad ac'hanon va-unan; ha ma n'am sicourit ha fortifiit, dre ho craç, ne gavàn enòn nemet diegui ha disurz.

C'hui, va Salver, a so bepret hac a vezo eternellamant ar memes, bepret mad, bepret just, bepret san-

tel; en hoc'h oll euvriou e remerquer ho madelez, ho justiç, ho santelez; ha regli a rit pep tra gant ur furnez admirabl.

Mæs me pehini am eus ur panchant brassoc'h da reculi eguet da avanç en hent eus ar vertuz, ne chomàn quet pell en ur memes stad, hac e cènchàn alies evel an amser.

Cousgoude, quer buan a ma plich gueneoc'h asten din ho torn carantezus, en em gavàn guell disposet; rac c'hui a ell hoc'h-unan ma fortifia, ha ma renta quer ferm ne vezin mui sujet da guellies a sènchamant, ha ma teui va c'halon da drei ouzoc'h hepquen, ha d'en em reposi enoc'h.

Ha ma ouffen renonç da bep consolation a-bers an traou crouet, e alfen neuse esperout pep tra digant ho craç, ha tànva ar joa douç a rit santout da ur galon, pa blich gueneoc'h e bisita.



Me a rend graçou deoc'h, va

Doue, evit quement mad a erru guenèn; rac c'hui eo ar Sourcen eus a bep mad.

Ne doùn nemet sempladurez hac inconstanç, ne doùn nemet vanite hac un neant dirazoc'h.

Pe seurt sujet am eus-me eta d'en em c'hlorifia, ha petra ra din-me desirout beza istimet ha meulet gant an dud?

Hac abalamour ne doùn netra eo? quemense a ve ar brassa eus an oll vaniteou, hac ur follentes estrainch.

E guirionez, ar gloar væn a so ur vanite estrainch, hac ur vocen dangerus: hor priva a ra eus ar guir gloar, hac eus ar c'hraçou an Eê.

Rac er moument ma laqueomp hor c'homplesanç enomp hon-unan, e tisplijeomp deoc'h, va Doue; ha pa glascomp meuleudiou væn, e collomp ar guir vertuziou.

Ne deus a vir gloar hac a joa santel, nemet evit an hini en em c'hlorifi enoc'h, ha non pas enhàn

e-unan; ha pehini en em rejouis eus ho protection, ha non pas eus e vertuz.

Ra vezo eta meulet ha glorifiet hoc'h hano, ha non pas va hini-me: ra vezo admiret hac exaltet hoc'h euvriou, ha non pas va re-me.

Clasquent fud ar bed quement a ma carint ar gloar monden, evidòn-me ne glasquin nemet an hini a zeu diguenèoc'h, va Doue.

Oll gloar hac oll grandeuriou ar bed ne dint nemet vanite ha follentez e comparæsoun d'hor cloar eternel.

O va Doue, guirionez eternel, madelez infinit, Drindet adorabl, ra viot hoc'h-unan meulet, enoret, biniguet ha glorifiet eternellamant.

---

## QUENTA CHABIST HA DAOU-UGUENT.

*Ret eo disprijout enoriou ar bed.*

VA Map, n'eu em affligit quet evit guelet ar re-all istimet hac eno-

ret, ha c'hui dispriget hac humiliet.

Savit ho calon varzu hac enònme; sellit ous ar gloar a breparàn deoc'h en Eê, ha n'en em attristot quet evit beza dispriget gant an dud var an douar.

## AN ENE FIDEL.

En un dallentez vras e vevàn, va Salver, hac evelse ez oùn æz tromplet dre ar vanite.

Ma raèn reflexion varnòn manunan, e velfen penaus biscoas den n'en deus grêt din droue ebet, a guement n'am be militet, hac evelse n'em eus ræsoun ebet d'en em glem a netra.

Er c'hontroll just eo en em arme pep tra a-enep ur pec'her evel-dòn pehini en deus hoc'h offanset quen alies a veich ha gant quement ha ingratiri.

Ne deus eta dleet netra din, nemet dispriianç ha confusion; ha deoc'h-hu e dleet pep enor, pep meuleudi ha pep gloar.

Ha ma n'en em zisposàn da soufr

a galon vad beza dispriget, abandounet ha countet evit netra gant an oll, ne allân na caout ar peoc'h interior, na receo ho sclærigeu divin, na beza parfetamant unisset gueneoc'h.

## EIL CHABIST HA DAOUUGUENT.

*Peoc'h hor c'halon ne dle quet beza fountet en dud, mæs e Doue.*

Va Map, mar liquit ho peoc'h hac ho repos er fizianç hoc'h eus en un den, abalamour ma eo mignoun deoc'h, ha ma vevit en ho plijadur gantân, e viot alies sourcius ha trubuilhet.

Mæs mar liquit ho fizianç en hini pehini a vef bepret, pehini ne ceinch jamæs, ha pehini eo ar virionez eternel, ne viot na tristoc'h, na nebeutoc'h e peoc'h evit guelet ho mignoun oc'h ho quitât, pe memes o vervel.

Ar garantez hoc'h eus evit ho mignoun a dle beza fountet enòn-me:

abalamour din-me eo e tleit caret quement hini a guirit.

Hep doùn-me ne deus quet a garantez nac a vignounaich a guement a ve parfet hac a ouffe padout pell.

Quen insansibl ha quer maro e tleit beza d'an affection eus an dud hac eus ho mignounet memes, ma souetac'h beva, ma ve possubl de-oc'h, heb caout commerç ebet gant den.

Seul vuy e pella an den dious ar gonsolationou a ell da receo a-bers an dud, seul vuy e tosta ouzin-me.

Seul dounoc'h ma tisquen ive ennâ e-unan, evit consideri peguen nebeut a dra eo, seul hueloc'h en em sav varzu hac enòn-me.

Mæs an hini en em attribu ar gloar eus ur mad bennâc en deus grêt, a serr dor e galon ous ar c'hraç hac ous donæsonou ar Speret-Santel, pehini a glasq bepret ur galon humbl.

Ma oufac'h en em gonsideri evel netra, ha quitât peb attaich evit ar grouadurien, me a zisquenne en

ho calon, gant an tènsor eus va c'hraç.

Pa arretit ho taoulagat var an traou crouet, e collit ar guell eus ar C'hrouer.

Pep attaich evit un dra, peguer bian bennâc e ve, a noaz d'hoc'h Ene, hac ho pella dious ar mad souveren.

## TREDE CHABIST HA DAOUUGUENT.

*Var ar squiant væn eus ar bed, ha var squiant ar re a so instruet gant Doue.*

Va Map, na rit quet cals a stad eus an discoursou caër ha subtil eus an dud; rac ne d'ê quet er c'homsou, mæs en actionou vertuzus e consist Rouantelez Doue.

Bezit attentif d'am c'homsou-me, pere, a ro sclærigen d'ar speret, a anflam ar galon, a inspir ur guir glac'har d'ar pec'heurien, hac a gonsol ar re affliget.

Na lennit jamæs netra dre un desir da veza istimet savantoc'h ha furoc'h.

Liquit ho prassa sourci da drec'hi ha mortifia ho passionou; rac quemense a servicho muy deoc'h evit ne ouffe ober an aznaoudeguez eus a gals a guestionou bras ha difficil.

Pa ho pezo lennet ha desquet cals a draou, e renquot ato ansaf penaus eo me a zesq d'an den ar guir squiant, hac a ro d'ar re vian hac humbl muy a intelligeanç evit ne ouffe an oll dud da rei.

An hini a zesquàn-me va-unan, a zeu fur e ber-amser hac a profit cals er vuez spirituel.

Malheur d'ar re a fell dezo gouzout cals a draou curius hac inutil, ha n'en em lequeont quet e poan d'en em instrui eus ar fæçoun d'am servicha ervad.

Dont a raï un deiz e pehini e apparissin e presanç ar bed-oll, evit goulen count dious pep-unan eus e studi hac eus e squiant, hac

evit examina ar pez a so a secreta e coustianç peb-unan.

Neuse e tisoloïn quement tra a so cuzet, evit o rei da anaout d'an oll; ha ne allo den en em iscusi.

Me eo a rosclærigen d'ar sperejou humbl evit entent ar guirioneou eternel, hac a ra dezo compren muy en ur moument, evit pa o deffe studiet dec vloas er scol.

Me a zesq dezo disprijout an traou temporel, clasq ar madou eternel, tec'het dious an enoriou, souffr an offrançou, lacaat o oll esperanç enon-me ha va c'haret dreist pep tra.

Hiniennou, oc'h va c'haret evelse a greiz o c'halon, o deus desquet an traou spirituel ha divin, hac o deus parlantet anezo en ur fæçoun admirabl.

Ne zescàn cousgoude da lod nemet traou commun, ha da lod-all e zescàn traou bras hac huel.

Beza ez eus hiniennou pere a instruàn bep un nebeut dre figuriou ha representationou; ha beza ez eus

pe da re e revelàn va Mysteriou en ur sclærigen vras.

Al Levriou a lavar ar memes tra d'an oll, mæs an oll ne guevont quet enno ar memes sclærigen, ha ne dennont quet ar memes profit anezo, abalamour ma eo me a imprim e speret an den ar guirioneou comprenet el Levriou : me eo a douich ar galon, a excit da bratica ar mad a lenner, a ro an nerz d'e ober, hac a zistribu da bep-unan va donæsonou, hervez ma plich guenèn.

## PEVARE CHABIST HA DAOUUGUENT.

*Ne dleer quet en em ambarrassi gant ar pez a dremen er bed.*

VA Map, avantajus e deoc'h beza ignorant eus a gals a draou a erru er bed-mâ : en em gonsideri a dleit evel un den maro d'ar bed, hac evit pehini ar bed-oll a so maro.

Ober a dleit alies ar scouarn vou-

zard; ret ê distrei ho taoulagat dious meur a dra; guell a lesel peb-unan en e santimant ha da songeal ar pez a garo, evit ne de contesti na caout disput.

Mar en em zalc'hit ferm unisset guenê-me, ha ma songit alies em jugeamant, ne reot quet cals a van eus ar jugeamanchou an dud, nac eus ar pez a ouffent da lavaret ac'hanoc'h.

## An Ene fidel.

Allas, e pe stad emaoump-ni, va Doue! gouela a reomp evit ur c'holl pe un domaich temporel : redec hac en em dourmanti a reomp evit ur profit dister; ha pa gollomp hon Ene, ez oump insansibl, hac e ancouaomp souden ur c'holl querbras.

Cals a sourci a guemeromp eus a draou pere ne servichont da netra pe da nebeut a dra, hac e negligeomp ar pez a so necessera.

Hor speret a so occupet oll gant traou ar bed, faut na antreomp en hon interior, ha na veillomp var hor c'halon.

## PEMPET CHABIST HA DAOU-UGUENT.

*Ne dleer quet cridi an oll; ꝏ eo fizia en ur barlant.*

Ma *sicourit, va Doue, em affliction; rac ar sicour a zeu abers an dud a so vœn pe inutil.*

Peguen alies am eus-me guelet ne voa quet a lealdet e lec'h ma songen ez oa! ha pet gueich em eus-me cavet fidelite e lec'h ma songe din ne voa quet!

Lacaat eta e fizianç en dud, eo en em esposi da veza tromplet.

Sempl oump ha variant, ha sujet d'en em drompla:

Piou eo an den a ell evessaat quer mad, na zeuo avizioù d'eu em drompla, pe d'en em gavout ambarrasset en ur fæçonn bennâc?

Mæs nebeutoc'h eo exposet da guemense an nep a laca e fizianç enoc'h, va Doue, hac ho clasq gant ur galon simpl.

Ha mar digouez gantàn ur boan pe un ambaras beunâc, ne zaleet quet d'en dilivria pe d'er c'honsoli; rac jamæs ne abandounit ar re a esper enoc'h bete'r fin.

Ne gaver nemeur ur mignoun fidel avoalc'h evit sicour e vignoun en e afflictionou hac en dangerou.

C'hui hebquen, va Doue, eo ar mignoun fidel-ze e peb amser hac e peb rancontr, ha nicun-all ne de da veza comparachet ouzoc'h.

O peguer fur e parlante ur Santes vras, (Santes Agatha), pehini a lavare: *Va Ene a so en assuranç, rac fontet eo e Jesus-Christ.*

Ma ve ma Ene-me er stad-se, ne raën quet a van eus ar pez a lavar ar bed, ha ne ve netra capabl d'am zroubli.

Perac oun-me eta quer facil ha quer prest da gridi an dud?

O peguer fragil oun-me da fiziout evelse en dud, pere ne dint nemet fragilite!

Da biou e credin-me'ta, hac e piou em bezo-fizianç nemet enoc'h, va Doue?

C'hui eo ar virionez pehini ne ell na trompla, na beza tromplet.

Peb den er c'hontroll a so sempl, inconstant, sujet da fazia ha da ober cals a fautou, ispicial dre comsou; en evelep-fæçoun ne dleer quet cridi re vuan cals a draou pere a seblant beza guir.



Ma freservit, va Doue, eus an dud indiscret ha fragil a deaut : na bermetit quet en em gafèn en o zouez, nac e imiten o exempl.

Grit na livirin morse nemet ar pez a so guir ha ræsounabl : grit n'en em amusin quet da gounta fablennou, na da glasq trompla den dre va c'homsou.

Ne allàn quet anduri quemense er re-all, ne dleàn quet eta quen nebeut e anduri enòn ma-unan.

Peguer mad ha peguen necesser eo evit antreteni ar peoc'h, tevel var ar re-all, divoal da gridi facilamant quement a glever, ha divoal d'o rapporti goudese.

Peguen avantajus eo discleria hor santimant da nebeut a dud, hac en em gountanti d'ho caout c'hui hepquen, va Doue, evit test eus ar pez a dremen en hor c'halon!

Peguen important eo, evit conservi ar c'hraç, cuza ar pez a ell ober deomp beza meulet gant ar bed, ha clasq hebquen ar pez a ell amandi hor buez, hac hon renta fervantoc'h.

Da bet den eo bet domaichus e ve bet anaveet ha meulet re abred o vertuziou!

Da beguement a re-all eo bet profitabl beza cuzet o vertuz durant ar vuez fragil-mâ, pehini ne d'ê nemet temptation ha bresel.

## C'HUEC'HVET CHABIST HA DAOU-UGUENT.

*Ret eo laquât hor fizianç e Doue, pa zrouc-prezeguer ac'hanomp.*

VA Map, Chomit ferm, hac esperit enòn-me.

Petra eo comsou an dud, nemet

comsou : mont a reont gant an avel, ha ne ellont netra a enep ar mæn pehini a so start en e blaç.

Mar deo guir an drouc a lavarer ac'hanoc'h, grit ma servicho ar rebech-se da ober deoc'h en em gourrigea : ma ne doc'h quet coupabl, souffrit dre garantez evidòn-me.

Neubeuta tra a ouffac'h da ober, eo aoduri ur goms bennâc, pa ne illit quet choas souffr brassoc'h poaniou.

Perac en em santit-hu blesset bete ho calon gant quen neubeut a dra, nemet abalamour ma rit re a stad eus an istim an dud.

Rac gant aoun eo na veac'h dispriget, ne illit quet anduri beza reprenet eus ho fautou, hac e clasquit un digarez bennâc evit en em excusi.

Examinit pizzoc'h ar stad eus hoc'h Ene, hac e velot penaus ar bed a vef c'hoas enoc'h, ha penaus e conservit bepret un desir væn da blijout dezâ.

Rac pa hoc'h eus quement a aoun

da souffr un disprijanç pe ur gonfusion bennâc, ez eo ur merq n'hoc'h eus quet ur guir humilite, ha ne d'oc'h quet maro d'ar bed.

Mæs chelaouit va c'homson-me, ha ne reont van ebet eus a oll gomsou an dud.

Pa ve possubl e ve lavaret en hoc'h enep an oll draou a ell maliç an den da invanti, pe seurt drouc e raënt-y deoc'h, ma o lessac'h da dremen evel ur blousen douguet gant an avel?

Hac int-y a ouffe hepquen tenna ur vleven eus ho penn?



An nep ne sonch nemeur enònme, nac en Ene, en em offanç timat, pa vez blamet pe reprenet.

Mæs an hini a laca e fiziang enòn, heb en em arreti d'e santimant propr, n'en devezo quet aoun rac netra a-bers an dud.

Me eo ar Barner, ha ne deus netra cuzet ouzin : me a oar e pe fæçoun e tigouez pep tra : me a

ene piou a ra an offanç ha piou a so offanset.

Dont a raï un deiz e pehini e varnin an hini a so innonçant hac an hini coupabl.

Mæs dre ur varnediguez secret e fell din quent amprou an eil hac eguile.

Testeni an dud a so alies tromplus, mæs va barnediguez a so ato guir, ato fur, ha netra na ell e sench.

Alies ez eo cuzet ha ne d'ê anaveet nemet gant nebeut a dud : mæs ne deo, na ne ell jamæs beza sujet d'an erreur, petra bennâc ne seblant quet ato leal d'an dud diræsoun hac impi.

Din-me eta e tleer en em adressi, me eo a dleer da gonsulti evit jugea ervad eus a bep tra ; ha ne ouffer quet disfizout re eus e santimant propr.

An den just ne vezo quet troublet, petra bennâc a erruo gantâ eus ma fers.

Mar be lavaret traou anezàn, a

enep guir ha ræsoun, n'en em chagrino quet; ha ma teuer d'e zifen ha d'e justifia, ne guemero joa væn ebet.

Rac consideri a ra eo me a sound ar galon hac interior an den, ha penaus ne jugeàn quet hervez an exterior hac an apparanç.

En effet, ar pez a seblant d'an dud dign da veza meulet, a so alies criminal dirac va daoulagat.

## AN ENE FIDEL.

Va Salver ha va Doue, Barner just ha patiant meurbet, pehini a ene fragilite ha corruption an den, bezet va souten evel ma oc'h va esperanç, rac ne d'e quet avoalc'h ne reproche netra din va c'houstianç; c'hui a vel enòn ar pez ne velàn quet va-unan.

Rac-se quellies gueich ma venn reprenet, o tleàn en em humilia hac anduri gant douçder.

Ma fardounit, me ho suppli, evit quellies gueich n'am eus quet observet quemense; ha roït din ar

c'hraç da veza hiviziquen humploc'h ha patiantoc'h.

Grit ma em bezo bepret recours d'ho misericord evit obteni ar pardoun eus ma fautou, heb caout jamæs re a fiziang en testeni eus va c'houstiang, a behini ne anaveàn quet ervad ar gouelet.

Rac petra bennâc n'en em santàn quet coupal, ne doun quet justifiet evit quemense: *Rac mar barnit heb truez, den ebet ne vezo cavet just dirazoc'h.*

## SEIZVET CHABIST HA DAOU-UGUENT.

*Ne deus netra quer poanius, na dleer e anduri evit ar vuez eternel.*

Jesus-Christ.

Va Map, na gollit quet couraich er mad hoc'h eus antreprenet evit ma gloar, ha n'en em lesit quet da veza trec'het gant ar boan hoc'h eus da souffr.

Mæs ra vezo ar recompanç am eus prometet deoc'h ho souten hac ho consoli et quement a ouffe erruout gueneoc'h.

Me a so capabl d'ho recompansi en tu-all d'ar pez a illit da vilitout ha da esperout.

Ne souffrot quet pell-amser mui var an douar.

Quemerit c'hoas un nebeut patiantet, hac e velot souden ar fin eus ho poaniou.

Dont a raï an heur e pehini ne vezo muy evidoc'h na labour, na trubuil, nac affliction.

Quement a dremen gant an amser a so berr, ha nebeut a dra.

Liquit ho studi da ober mad ar pez a rit : grit-èn abalamour din-me, ha me a vezo va-unan ho recompanç.

En em occupit santelamant da labourat, da lenn, da gana meuleudiou, da ober oresoun, da souffr courajusamant quement a so fachus ha poanius en hoc'h etat : prena ar vuez eternel ouc'h ar pris-se, eo e c'haout evit netra.

Ar peoc'h a zeui en deiz pehini a so anaveet gant Doue, hac an deiz-ze ne vezo quet, evel an deziouall, heuliet gant an nos; mæs beza e vezo un deiz cntinuel, ur sclærigen eternel, ur sclerder infinit, e pehini e jouissot eus ur peoc'h assur, hac eus ur repos heb fin.

Ne leverot mui neuse : *Piou am delivro-me eus ar c'horff mortel-mâ?* neuse ne griot mui : *Allas, peguen hir eo va exil!* rac ar maro o veza distrujet, e antreot er vuez immortel, exant a bep poan hac a bep sourci, evit jouissa eus ar joaüsdet a Zoue e creis ar gompagnunez douç ha glorius cus ar Sænt.



O! ma velfac'h en Eê curunennou ar Sænt; ma velfac'h ar gloar o deus bremàn ar re a oa gueichal dispriget gant ar bed, e carrac'h en em iselaat hac en em humilia bete'n douar, hac e ve guell gueneoc'h nboissa d'an oll eguet coumnandi da unan hepquen.

Pell dious clasq ho cnuntantamant hac ho joaüsdet er vuez-mâ, n'ho pe quet brassoc'h joa eguet d'e zremen, dre garantez evidon, er soufFrançou; hac e considerac'h evel ur profit bras evidoc'h, beza reputet evit netra etouez an dud.

Ma comprenuac'h mad ar guirioneznu-mâ, ha ma vent doun en ho calon, penaus e cretac'h-hu en em glem eus a dra ebet?

Hac èn so netra quer poanius na dleer e supporti evit acquisita ur vuez eternelamant eürus?

Ne d'e quet un dra a nebeut a gounsecanç, gounit pe goll Rouantelez Doue.

Savit eta ho taoulagat varzu an Eê, e pelec'h em guelot gant va Sænt, pere o deus bet coumbajou rust da souten var an douar.

Bremàn emaïnt e repos hac en assuranç, emaïnt er gonsolation hac er joaüsdet, hac e vezint eternellamant guenê-me e Rouantelez va Zad.

## EIZVET CHABIST HA DAOU-UGUENT.

*Var an eternite eürus, ha var ar miseriou eus ar vuez-mâ.*

O demeuranç eürus eus an Eê! ô deiz eternel ha sclær meurbet, pehini ne de morse tevaleet gant an nos! ô devez bepret leun a joa hac a assuranç, ha pehini na zencho jamæs!

Pliche gant Doue e ve dija deut an deiz eürus-se, hac e ve deut ar fin eus a guement a geinch gant an amser!

Brilla a ra dija an deiz-se evit ar Sænt en Eê, mæs ni var an douar ne velomp nemet ar squeud anezàn, ha c'hoas a ziabell.

An habitantet eürus eus an Eê a oar peguer leun eo an deiz-se a joa; bugale Eva ne reont nemet hirvoudi en o exil, o velet peguen trist hac enoëus eo o amser.

An deiziou eus ar yuez-mâ a so

ber ha fachus, leun a boaniou hac a viseriou.

An den er hed-mâ a so souillet gant ar pec'het, sujet da gals a bassionou, troublet gant meur a dra, tourmantet gant an temptationou, sempleet dre ar plijadurezou, carguet a sourciou, grevet gant al labour, accablet dre ar baourentez.

Allas! p'eur e velin-me ar fin eus ur miser quer bras?

P'eur ne vezin-me occupet nemet eus ac'hanoc'h, va Doue?

P'eur e allin-me en em rejouissa parfetamant enoc'h?

P'eur en em gavin-me en ur guir liberte, heb ambaras na poan ebet a gorf hac a speret?

P'eur e jouissin-me eus ar peoc'h ferm hac assuret, pehini ne ell quet beza troublet e fæçoun ebet.

Va Jesus douç ha mad, p'eur em bezo-me an heur d'ho quelet ha da gontempli ho cloar?

P'eur e vezin-me gueneoc'h er Rouantelez pehini hoc'h eus preparet a bep eternite evit ar re ho car?

Languissa a ràn var an douar, evel ur paour quæz exilet hac abandounet e bro e adversourien, e pelec'h ne deus nemet bresel hac affliction.



Ma soulagit ha ma c'honsolit, em exil, ô va Salver, rac va c'halon ne zesir nemedoc'h.

Quement soulageamant a fell d'ar bed da rei din, na viana quet ma foan.

Desirout a ràn en em unissa parfetamant gueneoc'h, ha ne allàn quet caout an heur-ze.

Me a garre en em applica d'an traou celestiel, mæs en traou temporel ha ma fassionou, pere ne dint quet mortifiet, em ampeich.

Va speret a fell dezâ en em sevel dreist an traou crouet, mæs va c'hiq a vir ountàn, hac en dalc'h en despet dezâ.

Va speret a denn ato d'an eac'h, ha va c'hiq d'an traoun.

Evelse, miserabl ma oun, e san-

tàn ennon ur goumbat continuel, hac em eus poan oc'h en em suporti va-unan.

Pebez poan ne souffràn-me quet em interior, pa zeu ur foul a songesonou da droubli va speret en amser ma en em lacaàn da gontempli an traou celestiel.

*Va Doue, na bellaït quet diouzin, ha na zilesit quet ho servicher en ho coler.*

Distrugit artifiçou ma adversour, ha na bermetit quet e venn tromplet gantâ.

Grit ma en em zalc'hin bepret en ho presanç gant an attantion hac ar respet a dleàn : grit din ancounec'haat an traou væn eus ar bed, ha chasseal prount eus va speret ar sonch memes eus ar viçou.

Ma sicourit, guirionez eternel, evit ma renoncin da bep vanite.

Disquennit em c'halon, douçder celestiel, ha chasseit anezi quement ne de quet næt ha pur.

Pardounit din ive dre ho misericord ar faut a ràn en ho presanç

hac en oræsoun, o songeal e cals a draou væn pere en em bresant d'am speret elec'h songeal enoc'h; rac anaf a ràn ez oun sujet da gals a zistractionou.

Alies ne ma quet va speret er memes plaç e pehini e ma va c'horf; va speret a vez elec'h ma vez va sonch, ha va sonch elec'h ma vez ar pez a garàn pe a blich din.

Quemense eo hoc'h eus desquet deomp sclær guirionez souveren dre ar c'homsou-mâ : *Elec'h ma edi ho tenzor, eno e ma ho calon.*

Mar caràn an Eê, en em bligeàn o songeal e madou an Eê.

Mar caràn ar bed, en em rejouissàn eus e brosperite, hac en em affligeàn eus e adversite.

Mar caràn va c'horf, e songeàn alies er pez a ell e gountanti.

Mar caràn ar speret, en em bligeàn o songeal en traou spirituel.

Parlant a ràn, ha chelaou a ràn gant plijadur ar re-all o parlant eus an traou a garàn; hac en em imprima a reont quen doun em me-

mor, ne allân quet o ancounec'hât.

Mæs eürus an hini pehini, dre garantez evidoc'h, va Doue, a bella an oll traou crouet eus e speret hac eus e galon, hac a voug ennâ e-unan an desirou eus ar c'hiq dre ar fervor eus ar speret, evit gallout presanti deoc'h pedennou pur ha fervant.

## NAVET CHABIST HA DAOU-UGUENT.

*Var an desir eus ar vuez eternel, ha var recompanç prometet d'ar re a goumbat courajusamant er vuez-mâ.*

VA Map, pa santit un desir ardant cus an eürusdet eternel, hac an desir da veza dilivriet eus a brisoun ho corf, evit guelet ha contempli ar sclæder hac an eclat eus va c'hloar, digorit ho calon d'an inspiration-ze pehini a zeu eus an Eê.

Rentit mil action a c'hraç d'am misericord, pehini a zisquez deoc'h quement a vadelez, pehini ho pisit

gant quement a zouçder, pehini hoc'h excit gant quement a garanrantez, pehini ho souten gant quement a nerz, gant aoun na ve hoc'h inclination hac ho pleg a rae deoc'h trei antieramant ous an traou terrien.

Rac ar santimanchou mad-se hac an ardeur santel-se ne zeuont quet eus ac'hanoc'h : un effet pur int eus va graç : ur voyen int pehini a roàn deoc'h evit ma avançot er vertuziou, hac ispicial en humilite, evit ma en em breparot d'ar goumbajou ho pezo da souten, hac evit ma adressot din-me an oll affectionou eus ho calon.

Alies e vez tan sclær, mæs ne veler nemeur ar flam o sevel heb moguet.

Evelse hiniennou o deus o c'halon anflammet dre un desir eus ar madou celestiel, mæs ne renonçont quet d'an affection a santont evit an traou terrien.

Ne doc'h-hu guet hènvel ous ar re-ze?

Goulennit diguenê, non pas ar

rit eta couraich, hac en
rit da ober ha da souffr
so control d'an inclination
atur.
deoc'h chènch antieramant
un den nevez.
deoc'h en em resolvi da
s ar pez ne fell quet de-
da lesel ar pez a blich

a so agriapl d'ar re-all a
; ar pez a blich deoc'h-hu
et.
a lavaro ar re-all a vezo
; ar pez a leverot-hu a
riget.
-all e vezo roet o goulen,
a vezo refuset.
e-all e parlantot gant enor,
noc'h ne vezo guer.
-all e vezo roet ar c'hargou
ha c'hui ne viot istimet
etra.
se a vezo avisiou ur su-
idiguez evidoc'h, hac e
mar guillit e anduri hep
em.

pez a so agriabl ha commod deoc'h, mæs ar pez a blich din-me hac a so evit va gloar; rac mar doc'h fur, e tleit preferi ma volontez d'ho plijeadur, hac ar pez a ordrenàn d'ar pez a zesirit.

Me a ene an oll desirou hac an hirvoud eus ho calon.

C'hui a garre caout dija al liberte hac an eurusdet a behini e jouis bugale Doue er Barados.

Songeal a rit gant plijeadur en demeuranç eternel-ze leun a joa; mæs ne dê quet deut c'hoas an amser da antren er plaç-se a repos : un amser all a renquit c'hoas da dremen, pehini eo amser ar bresel hac al labour.



Ret eo e veac'h c'hoas amprouet hac exercet e lies fæçoun var an douar.

Aviziou e recevot ur gonsolation bennâc eus an Eê, mæs n'en em guefot quet c'hoas antieramant **ha** parfetamant countant.

Quemerit eta couraich, hac en em breparit da ober ha da souffr ar pez a so control d'an inclination eus an natur.

Ret ê deoc'h chènch antieramant ha beza un den nevez.

Ret ê deoc'h en em resolvi da ober alies ar pez ne fell quet deoc'h, ha da lesel ar pez a blich deoc'h.

Ar pez a so agriapl d'ar re-all a vezo grêt; ar pez a blich deoc'h-hu a vezo leset.

Ar pez a lavaro ar re-all a vezo chelaouet; ar pez a leverot-hu a vezo dispriget.

D'ar re-all e vezo roet o goulen, ha c'hui a vezo refuset.

Eus ar re-all e parlantot gant enor, eus ac'hanoc'h ne vezo guer.

D'ar re-all e vezo roet ar c'hargou enorabl, ha c'hui ne viot istimet mad da netra.

Quemense a vezo avisiou ur sujet a dristiduez evidoc'h, hac e reot cals mar guillit e anduri hep en em glem.

Dre an humiliation-ze, ha dre gals a re-all, hènvel out-o, ez oùn custum da amprou fidelite va guir servicherien, evit o disqui da re-nonç d'o volontez propr e pep tra, ha da drec'hi an inclinationou eus an natur.



Ne deus quet a occasion e pehini ho pe brassoc'h ezom da vervel deoc'h hoc'h-unan, evit pa renquit guelet hac anduri ar pez a so con-troll d'ho polontez.

Mar doc'h sujet da ur Mæstr, e sonch deoc'h ez ê rust beza obliget da ober ato e volontez, heb ober netra eus a guement a fell deoc'h hoc'h-unan.

Mæs mar considerit, va Map, pe-naus ar poaniou-ze a achuo souden, ha penaus e vilitont deoc'h ur recom-panç eternel, neuse ne guefot quet rust ho poan, hac e vezo æz deoc'h quemer patiantet.

Rac evit beza renoncet a galnn vad d'ho polontez var an douar,

e guelot eternellamant grêt ha countantet en Eê.

Eno e quefot quement a zesirot, ha quement a allot da zesirout.

Eno e viot e possession eus an oll madou, heb aoun ebet d'o c'holl.

Eno den ne resisto ouzoc'h, den n'em em glemo ac'hanoc'h, den ne droublo ho repos.

Eno me ho cargo a enor evit an injuriou ho pezo souffret, me ho cargo a joa evit an daëlou ho pezo scuillet; me a raï deoc'h asea en un Trôn evit beza choaset ar plaç isela var an douar.

Eno e velot peguement a veriter dre an oboissanç; enó poaniou ar binigen a vezo chènchet e joaüsdet, hac an humilite a vezo curunet a c'hloar.



## ANTERCANTVET CHABIST.

*E pe fæçoun e tle un den affliget en em abandouni etre daouarn Doue.*

VA Doue ha va Zad, meulet ha benniguet ra viot bremâ ha da virviquen, evit an afflictionou a so erruet guenê dre hoc'h urz, rac quement a rit a so mad ha just.

Ra glasco ho servicher e gonsolation non pas en traou crouet, mæs enoc'h-hu, va Doue, e pehini e caver ar guir joaüsdet.

C'hui eo va esperanç, va c'hurunen, ha va gloar.

Petra en deus ho servicher nemet ar pez en deus recevet digueneoc'h, hep beza memes e militet?

Pep tra a so deoc'h; c'hui hoc'h us roet pep tra, ha gret pep tra.

Ne doun nemet ur paour quæz; uer buan a ma oun coumancet a veza, ez oun en em gavet er oan hiac er soufrançou; hac avi-ou ezoun troublet ha spountet o

velet an danger e pehini emaoun da veza trec'het gant va fassionou.

Na zesiràn netra gant quement a ardor evel ar peoc'h; ha goulen a ràn digueneoc'h, va Doue, ar peoc'h douç eus ho pugale, pere a garguit eus ho sclærigen hac eus ho consolation.

Mar roit ar peoc'h hac ar joa santel-ze d'am ene, e teuin d'ho servicha ha d'ho meuli gant fervor.

Mæs mar en em dennit diouzin evel ma custumit ober alies, ne allin quet redec en hent eus ho courc'hemennou.

Me en em brostern dirazor'h en ur squei var ma c'halon, evit disclæria deoc'h va glac'har, dre ne doun mui evel ma oan en amser ma roac'h din ho sclærigen, ha ma en em goloac'h gant ho tiou-asquel evit va diffen ous an temptationou.

Tad just ha din ato da veza meulet, bremâ eo e fell deoc'h amprou ho servicher.

Tad infinimant din da veza caret, just eo e andurre bremâ ho

servicher un dra bennâc dre garantez evidoc'h.

Tad bepret adorabl, deut eo an heur anavezet gueneoc'h a bep eternite, e pehini e tleàn anduri.

Ra vezin eta dispriget, humiliet, abandounet gant an dud : ra vezin accablet gant poan ha tristidiguez var an douar : eürus mar gallàn caout lod en ho cloar ebars an Eê.

Tad infinimant santel, c'hui hoc'h eus ordrenet evel-se, hac ho polontez a so bet greet er pez a so erruet guenê.

Cetu ase ar c'hraç a rit d'ho servicherien fidel, souffr trubuillou ha poaniou er bed-mâ dre garantez evidoc'h, peguen alies bennâc, e pe fæçoun bennâc, hac a-bers piou bennâc e permetit e souffrent.

Ne erru netra er bed hep resoun, nac hep beza reglet dre ho Providanç.

Profit eo din, va Doue, ho pe va humiliet, evit ma tisquin miret ho Lesen santel, ha ma chassein eus va c'halon peb orgouilh ha presomption.

Avantajus eo din e ve bet va faç goloet gant ar vez, evit ma clasquin consolation digueneoc'h quent evit digant an dud.

Quemense en deus ive va desquet da zougea ha da adori ho parned guez secret, hervez pehini e affligit ar just quer couls hac ar re goupabl, mæs bepret gant guir ha gant justiç.



Me a rent graçou deoc'h, va Salver, abalamour n'hoc'h eus quet leset va fec'hejou hep punition, ha ma hoc'h eus va c'hastizet hep ma espern, en ur ober din souffr cals a anquen hac a boan.

Netra a guement a so didan an Eê ne all va c'honsoli; c'hui hepquen, va Doue, a ell rei din ur guir gonsolation; c'hui pehini eo ar Medicin souveren eus an Eneou, c'hui pehini hor bless hac a vella deomp gant ar memes dorn.

Pliget ê bet deoc'h ma c'hastiza, mæs en hevelep-fæçoun ma zeo ho

correction ur guentel hac un instruction a silvidiguez evidòn.

Cetu-me etre ho taoüarn, Tad infinimant din da veza caret; me en em humili didan an taouliou eus ho correction.

Va c'horrigit e pep fæçoun, quen na oboissin deoc'h e pep tra.

Grit a c'hanòn un disquib humbl ha fidel, evit ne rin ha ne zesirin netra nemet hervez bo tesir hac ho polontez.

Guell eo beza castizet er bed-mâ evit er bed-all.

C'hui a ene pep tra, quen e general, quen e particulier : c'hui a ene an traou da zonet abars ma erruont : c'hui a oar petra a so avantajus din, ha peguen necesser eo din an affliction evit purifia va Ene.

Disposit ac'hanòn hervez ho polontez santel; ha na abandounit quet va Ene paour, eus a behini e anaveit guell evidòn ma-unan ar sempladurez hac ar fragilite.



Grit din, va Salver, ar c'hraç da ouzout ar pez a dleàn da ouzout, da garet ar pez a dleàn da garet, da veuli ar pez a so agreapla deoc'h, da estimout ar pez a so precius dirasoc'h, ha da zisprijout ar pez a so disprijabl dirac ho taoulagat.

Na bermetit quet e varnen eus an traou hervez an apparanç exterior, hac hervez ar pez a glevàn gant tud ignorant; mæs roit din furnez evit diffaranci e pep rancontr ar mad dious an drouc, ha dreist peb tra grit din anaout bepret ar pez a zesirit diguenê.

An dud a so sujet d'en em drompla o varn hervez an apparanç hac an exterior; hac ar re a gar gloar ar bed, a so tromplet hac abuset.

An nep en em blich o veza meulet gant un all, en em blich o veza tromplet gant un trompler; un orgouilhus eo decevet gant un orgouilhus; un dall eo abuset gant un dall; hac e guirionez ar meuleudiou vænse ne dlefent nemet ober mez dezàn.

## EIL CHABIST HAC ANTER-CANT.

*Ne dleomp quet en em istím din da veza consolet, mœs quent da veza affliget.*

Va Doue, ne veritàn quet beza consolet gueneoc'h na receo ho pisitou; rac-se pa em lesit er baourentez hac en desolation, em zretit evel ma veritàn.

Rac pa venn capabl da scuilla quement a zaëlou evel a zour a so er mor, ne venn quet c'hoas din eus ho consolationou divin.

Goude ma em eus hoc'h offancet quen alies a veich ha gant quement a ingratiri, ne veritàn nemet pep seurt castizou.

Mœs c'hui, ô Doue infinimant mad ha misericordius! evit disquez peguer bras eo an tènzor eus ho madelez, a blich gueoeoc'h consoli ho servicher muy infinimant evit ne milit.

Petra em eus me great biscoas, va Salver, evit militout ur gonsolation celestiel bennâc?

Ne allàn quet lavaret em be greet netra a vad : me a oar er c'hontrol em eus bet ato un inclination vras d'an drouc, ha cals a ziegui d'en em gourrigea.

Cetu aze ar virionez, ha ne allàn quet e nac'h.

Ma lavarren ar c'hontroll, c'hui a saffe em enep, ha ne ve den a guement a grette va difen.

Petra am eus me militet evit ma fec'hejou, nemet an Ifern hac an tan eternel?

Anzaf a ràn ne veritàn nemet pep seurt confusion, hac ez oùn indin da veza hanvet ho servicher; ha petra bennâc ma em eus poan oc'h e lavaret, cousgoude, evit enori ar virionez, me a rento testeni en enep, oc'h en em accusi eus ma fec'hejou, evit gallout obteni quent a-se pardoun digant ho misericord.



Petra a livirin-me coupabl evel ma zoùn, ha leun a vez?

Ne gredàn digueri va guenou, nemet evit lavaret hepquen : pec'het am eus, va Doue; pec'het am eus : ho pezet truez ouzin, ma fardounit.

Roit din un nebeut amser da vouela ma fec'hejou, abars ma zin d'an douara devaligen, goloet gant squeud ar maro.

Petra a c'houlennit-hu davantaich digant ur pec'her miserabl, nemet ma teui da gaout ur guir gontrition ha d'en em humilia evit e bec'hejou?

Ar guir gontrition hac an humilite eus ar galon a ra caout esperanç da veza pardounet, a breserv eus ar reüz da behini edot exposet, a ra caout adarre ar c'hraç pehini a oa collet, a laca ar peoc'h er goustianç, a ra d'an Ene penitant santout ur joa douç ha consolant, ha tostaat ouzoc'h, va Doue, gant cals a fizianç.

Ar gontrition humbl eus ar Pec'her a so evidoc'h, va Salver, ur Sacrifiç agriabl, eus a behini ar

c'huez a so cals douçoc'h eguet hini an ezens.

Beza ez eo an ongant precius pehini a voe scuillet gueichall var ho treid sacr gant ur Benitantes santel.

Biscoas, ô va Doue, n'hoc'h eus dispriget ur galon contristet hac humiliet.

## TREDE CHABIST HAC ANTER-CANT.

*Evit receo graçou Doue hac e faveriou, e rencomp beza hep attaich evidomp hon-unan, hac evit quement a so er bed.*

VA Map, va graç a so un dra precius, pehini ne andur quet beza quemesquet gant consolationou ha joausdet ar bed.

Mar desirit eta e roenn deoc'h va graç, e renquit pellaat diouzoc'h quement tra a ell hoc'h ampeich d'e receo.

Carit ar solitud ha pellaït dioc'h trous ar bed, hac en em bligit o

chom eno gueneoc'h hoc'h-unan : pellaït dious ar gonversationou inutil, ha n'ho pezet quet brassoc'h plijadur eguet oc'h en em antreteni guenê-me dre an oræsoun, evit conservi ar gomponction en ho calon, ha derc'hel ho coustianç pur ha næt.

Considerit ar bed-oll ec'his netra, hac en em brivit a galon vad a bep consolation humen.

Quitaït, mar be ret, hoc'h anaoudeguez hac ho prassa mignounet; hac en em gonsiderit evel ur Pelerin pe un Estranjour var an douar.

Peguer bras eo ar peoc'h hac ar fiziançeus un den prest da vervel, pehini n'en deus affection evit netra er bed-mâ!

Mæs un Ene pehini a so c'hoas sempl, ha pehini ne d'ê quet mortifiet, ne gompren quet penaus e aller caout evelse e galon distag dious pep tra; hac an den sansuel ne ene quet al liberte eus an den interior.

Mar desirit beza e guirioncz spirituel, e renquit beza hep attaich evit quement a apparchant ouzoc'h,

pe a bell pe a daust; ha cridi penaus eus an oll dud ne deus nicun a behini e tleit disfiziout mui evit eus ac'hanoc'h hoc'h-unan.

Mar gouzoc'h en em drec'hi hoc'h-unan, e teuot facilamant a-benn eus an traou-all : ar c'haëra victor eo en em drec'hi e-unan.



An hini en em drec'h en heveleptfæçoun ma chom e inclination hac e appitit sujet e pep tra d'ar ræsoun, hac e ræsoun sujet d'am volontezme, a so gant guirionez mæstr aneza e-unan, ha mæstr eus ar bed-oll.

Mar fell deoc'h erruout er stad parfet-se, e renquit coumanç gant couraich, hac anfonci gant nerz ar voalch bete ar c'hrizien, evit displanta eus ho calon an amour propr, da lavaret eo ar garantez secret ha direglet evidoc'h hoc'h-unan.

Piou-bennâc en deus trec'het an amour propr, en deus grêt casi tout, pa en deus trouc'het ar c'hrizien eus an oll viçou : hac ar victor-ze

a brocur dezàn ur peoc'h pehini ne ouffe quet beza troublet gant tra ebet.

Mæs evel ne deus nemeur a dud a guement a labour da vervel parfetamant dezo o-unan, an darn vuya anezo ne ellont quet en em sevel gant liberte varzu an Eê.

An nep eta a fell dezàn querzet guenê-me gant ul liberte parfet, a dle absolu mortifia e oll affectionou direglet.

## PEVARE CHABIST HAC ANTER-CANT.

*Var an diffaranç a so etre an natur hac ar c'hraç.*

Va Map, liquit hoc'h attantion hac ho studi da anaout ha da zifaranci an inspirationou eus ar c'hraç dious re an natur; rac petra bennâc ma zeus cals a zifaranç etrezo, cousgoude ez ê diæz o anaout.

An oll a zesir ar mad, hac en em bropos memes ur mad bennâc

er pez a reont hac er pez a leveront; mæs cals a vez tromplet dre an apparanç a vad.

An natur a so artificius, ha ne glasq e pep tra nemet e c'hontantamant hac e flijadur.

Mæs ar c'hraç a so simpl, a ra pep tra evit Doue, hac en em repos ennàn evel en e fin divesa.

An natur ne fell quet dezi en em gontraign, na beza geinet; ne fell quet dezi sugea, na beza coumandet.

Mæs ar c'hraç a ra d'an den en em vortifia, resista ous e inclinationou naturel, caret an oboissanç, ha beza prest d'en em soumeti d'an oll abalamour da Zoue.

An natur ne sell nemet ous e avantaich e-unan, ous e utilite hac e c'homodite.

Mæs ar c'hraç a sell quent ous ar mad commun ha public eguet ous e avantaich particulier.

An natur a gar beza respetet hac enoret; mæs ar c'hraç a so fidel da renta da Zoue an oll enor hac an oll gloar.

An natur e deus aoun ne ve dispriget pe goapeet; mæs ar c'hraç a ra anduri an injuriou gant joa, dre garantez evit Jesus-Christ.

An natur a gar ar repos hac ar feneantis; mæs ar c'hraç ne ell quet chom heb ober un dra bennâc, hac a antrepren joaüssamant peb seurt labour.

An natur 'ne glasq nemet traou caër ha precius, hac a zispris ar re dister ha commun.

Mæs ar c'hraç en em gountant eus an traou simpl ha ne deus quet a boan evit douguen dillat coz hac uset.

An natur ne sonch nemet e madou an douar : ar gounit e rent joaüs, ar c'holl er gra trist; hac an distera injur, ur goms memes un nebeut rust e laca e coler.

Mæs ar c'hraç ne sell nemet ous ar madou eternel : guelet a ra gant ur memes lagad ar profit hac ar c'holl eus an traou temporel; ha n'en em guef quet offancet evit an injuriou brassa, abalamour ma e

deus lequeet e zènzor hac e c'hountantamant en Eê, e pelec'h ne da netra da goll.



An natur a so c'hoantus, avaricius, ha prestoc'h ato da receo evit ne d'ê da rei.

Mæs ar c'hraç a so generus ha liberal, en em gountant a nebeut, hac a gred eo guell hac eürussoc'h rei eguet receo.

An natur a gar plijadur ar c'horf, an discoursou inutil hac an divertissamanchou væn.

Mæs ar c'hraç a ra cassaat desirou ar c'hiq, tec'het dious ar bed, ha caout mez oc'h en em gavout en assambleou monden.

An natur a glasq e c'honsolation en traou crouët; mæs ar c'hraç ne glasq en em gonsoli nemet e Doue, pehini a gonsider evel e mad souveren, hac e pehini en em rejouis mui eguet en oll draou visibl.

An natur a so interesset : ne ro netra nemet en esper receo quement-

all pe muyoc'h, hac a fell dezi e ve greet un istim vras eus ar pez a ra hac eus ar pez a ro.

Mæs ar c'hraç ne fell dezi quen recompanç nemet Doue, ha ne zesir netra eus an traou temporel nemet e quement a ma ellont servichout dezi evit militout ar re eternel.



An natur a denn gloar eus e lignez hac eus e allianç, a glasq plijout d'ar re buissant ha d'ar re binvidic, hac a veul dreist musul e mignounet.

Mæs ar c'hraç a gonsider muy ar vertuz eguet ar raç hac an noblanç : favorisa a ra quent an dud paour eguet ar re pinvidic : inspira a ra d'e mignounet an desir da avanç bepret er vertuziou.

An natur en em glem quer buan a ma vanq dezi un dra bennâc ; mæs ar c'hraç a souffr gant couraich an dienez hac ar baourentez.

An natur a so aheurtet en e opinion ; disput ha coumbati a ra ous

ar re ne gousantont quet ganti, pe o deus ur santimant diffarant dious e hini.

Ar c'hraç ne d'e quet arrogant : ne brefer quet e santimant d'an hini ar re all; mæs soumeti a ra e oll santimanchou d'ar furnez eternel.

An natur a glasq beza admiret ha meulet gant an dud.

Mæs ar c'hraç a zesq deomp en em divoal dious ar gloar væn, cuzet dre humilite hon œuvrou mad, ha quement a ell beza enomp a veulabl; ha desirout e ve meulet ha glorifiet Doue hebquen, evel ar sourcen eus a bep mad.

Ar c'hraç-se a so ur sclærigen surnaturel, hac un donæsoun special a Zoue; ar merq eo eus an Eneou predestinet, hac ar goëstl ar sura eus ar silvidiguez eternel.

Ar c'hraç divin-ze a zistag calon an den dious traou ar bed, hac a ra dezàn caret an traou celestiel; hac eus a un den terrest ha monden e ra un den spirituel ha devot.

Seul vuy e trec'her an natur, seul

vrassoc'h graç a recever; ha dre e sicour an den en em reform hac en em berfection muy oc'h-muy bemdez hervez Imaich Doue.

## PEMPET CHABIST HAC ANTER-CANT.

*Var ar gorruption eus an natur, ha var ar vertuz hac an nerz eus ar c'hraç.*

VA Doue, c'hui pehini hoc'h eus ma c'hrouet hervez hoc'h Imaich hac hervez hoc'h hènvelediguez, roit din ho craç, pehini hoc'h eus disquezet din beza quer puissant ha quen necesser evit ar silvidiguez, evit ma trec'hin ar goal inclinationou eus va natur, pere am zenn bepret d'an drouc, hac em c'hondu d'an hent a berdition.

Rac santout a ràn em c'hiq ul lesen a bec'het, control d'al lesen eus va speret; ha ne allàn quet resista ous an nerz eus ma fassionou, ma ne doùn soutenet dre ho craç santel.

Ezom am eus eus ur sicour cre ha puissant evit trec'hi an natur pehini o veza bet souillet ha courrompet dre pec'het ar c'henta den, a so douguet d'an drouc adalec e yaouanctis.

Ho Lesen, va Doue, a blich din, oc'h ouzout penaus quement a ordrenit a so mad, just ha santel; ha cousgoude va c'hiq o tont alies da veza trec'h d'am speret, e heuliàn ma inclination direglet quent evit ar resoun.

Petra bennâc ma em eus c'hoant da ober ar mad, n'em eus quet ar gouraich d'e accomplissa.

Alies e quemeràn resolutionou mad, mæs quer sempl ha quer fragil oun, ma teuàn da sench santimant ha da goll couraich evit an distera difficulte.

Anaout a ràn sclær avoalc'h ar pez a dleàn da ober evit en em renta parfet; mæs accablet gant ar poes eus ma c'horruption, e chomàn heb e bratica, sioaz din!

Peguen necesser ê din ho c'hraç,

ô va Doue, evit coumanç ar mad, evit e gontinui, hac evit e achui!

Heb ho craç ne allân netra; ha gant e sicour ez oun capabl a bep tra.

O graç, e guirionez celestiel! heb pehini ne deus quet a vir milit, hac heb pehini an donæsonou eus an natur ne dleont beza istimet netra.

Heb ho craç, va Doue, ar squiant, ar speret, al loquanç, ar guenet, ar pinvidiguez, an nerz, ar gouraich, ne dint netra dirazoc'h.

Rac an donæsonou eus an natur a so commun d'ar re vad ha d'ar re vechant; mæs an donæson propr ha particulier d'an eneou choaset ha predestinet eo ar c'hraç pe ar garantez, pehini a rent ar re o deus an eür d'e fossedi, din euz ar vuez eternel.

Ar c'hraç-se a so un dra quen excellant, ne d'e netra un den dirazoc'h hep dy, pa ve possubl e ve Profet, hac a rae miraclou.

Ar Feiz memes, nac an esperanç nac an oll vertuziou-all ne ellont

quet miritout an eê heb ar garantez hac ar c'hraç.

Graç eürus meurbet, c'hui pehini a rent pinvidic er vertuziou ar re a so paour a speret, hac a rent humbl a galon ar re o deus recevet ar brassa donæsonou, deut, disquennit em c'halon : roït din consolation, gant aoun na gollen couraich em poaniou.

Grit din, me ho supli va Doue, caout graç dirazoc'h; rac ho craç hepquen a so avoalc'h evidòn, pa vanque din quement a zesir an natur.

Pe seurt temptation pe affliction bennâc a ouffe stourm ouzin, n'em bezo aoun ebet, queit a ma vezo ho craç guenèn.

Beza e vezo va nerz, va c'husul ha va souten; creoc'h eo evit va oll adversourien, ha muy a sclærigen a ro evit na ell rei an oll dud fur assambles.

Hi eo a zesq ar virionez a chasse an dristidiguez eus an Ene, a gonsol ar galon, a vag an devotion, hac a ra redec an daëlou santel eus ar binigen.

Petra oun-me heb d'y, nemet un tam coad seac'h pe ur c'heff brein, pehini ne dal netra nemet da veza lequeet en tan ?

Roit din eta ho craç, va Doue, evit anaout bepret ar mad a dleàn da bratica, evit e antrepreni gant couraich, hac evit e beurachui gant fervor.

## C'HUEC'HVET CHABIST HAC ANTER-CANT.

*Ret eo renonç deomp hon-unan, hac heulia Jesus-Christ en ur zouguen hor c'hroas gantâ.*

VA Mab, seul vuy e renonçot deoc'h hoc'h-unan, seul vuy en em unissot guenê-me.

Ec'his ma quef an Ene ar peoc'h interior, pa ne zesir netra eus an traou exterior, evelse en em unis gant Doue, pa en em abandon interieuramant e-unan.

Me a fell din ho tisqui da re-

nonç parfetamant deoc'h hoc'h unan ha d'en em abandouni a galon vad d'am volontez.

*Va heulyit : me eo an hent, ar virionez hac ar vuez.* Hep an hent ne aller quet bale; hep ar virionez ne aller quet anaout, hep ar vuez ne aller quet beva.

Me eo an hent pehini a dleit da heulia, ar virionez da behini e tleit cridi, ar vuez pehini a dleit da esperout.

Me eo an hent e pehini ne aller quet fazia, ar virionez pehini ne all quet trompla, ar vuez pehini ne ell quet finissa.

Me eo an hent eon, ar virionez souveren, hac ar guir vuez.

Mar choumit en hent-mâ, e anaveot ar virionez; hac ar virionez a raï deoc'h caout ar vuez eternel.

Mar fell deoc'h antren er vuez, mirit va gourc'hemennou.

Mar fell deoc'h anaout ar virionez, credit enon-me.

Mar fell deoc'h beza va disquib, renoncit deoc'h hoc'h-unan.

Mar fell deoc'h possedi ar vuez eürus, disprigit ar vuez presant.

Mar fell deoc'h beza glorifiet en eê, en em rentit humbl var an douar.

Mar fell deoc'h rezn guenê-me, douguit ho Croas guenê : rac ne deus nemet ar re a gar ar Groas, a guement a guef an hent eus an eürusdet, hac eus ar guir sclærigeza



AN ENE FIDEL.

Jesus, va Salver, pa hoc'h eus choaset ur vuez poauius ha dispriget gant ar bed, roit din ar c'hraç d'hoc'h imita en ur souffr ive beza dispriget var an douar : rac an disquib ne dle quet beza mui respetet evit e vestr, nac ar servicher mui evit e Autrou.

Ra vezo an exerciç ordinala eus ho servicher contempli hac imita ho puez, rac e quemense eo e consist va silvidiguez, hac ar guir santelez.

E quemense ive e cavàn ur gon-

solation leun ha parfet, pehini ne gavàn quet e lec'h all.

### JESUS-CHRIST.

Va Mab, pa ouzoc'h ar pez am eus lavaret amâ deoc'h, e viot eürus mar er pratiquet.

*An nep e oar va gourc'hemennou; hac o mir, hennes eo em c'har, ha me er c'haro ive: me en em zisquezo dezàn, hac a raï dezâ aseza guenë er Rouantelez va Zad.*

### AN ENE FIDEL.

O va Jesus, ra vezo greet em andret hervez ho comsou, ha pliget gueneoc'h ma renta din eus ar c'hraç-se.

Recevet em eus ar Groas, e recevet em eus eus ho torn: e douguen a rin gant couraich betë ar maro.

Buez ur C'hristen mad a so e guirionez ur Groas; mæs ur Groas pehini a gundu d'an Eê.

Coumancet hon eus an hent-se: ne de mui permetet e guitaat na mont a-dre.

Quemeromp couraich, va breudeur, querzomp-oll assambles, Jesus a vezo gueneomp.

Evit Jesus hon eus quemeret ar Groas; perseveromp d'e douguen evit Jesus.

Jesus a so hor squer hac hon exempl, beza e vezo ive hon nerz hac hor souten,

Cetu hor C'habiten, cetu hor Roue pehini a guerz arauzomp, ha pehini a goumbato gueneomp hac evidomp.

Deomp d'e heul gant couraich, ha bezomp disposet da vervel generusamant er goumbat.

## SEIZVET CHABIST HAC ANTER-CANT.

*Hon afflictionou, hon temptationou, ha memes hon defautou ne dleont quet ober deomp coll couraich.*

VA Mab, guel e plich din ho quelet humbl ha patiant e creiz an affliction hac an trubuill, eguet ho

guelet leun a joaüsdet hac a faver e creiz ar brosperite.

Perac oc'h-hu quen trist ha quen affliget evit un dra disler a so bet grêt pe lavaret en hoc'h enep?

Hac e ve memes un dra a vras-soc'h cousequanç, ne dleffac'h quet evit-se en em affligea.

Lesit quemense da dremen; na vezit quet soueset mar leverer un dra bennâc en hoc'h enep; ne d'ê quet martese ar c'henta rebeich a so bet grêt deoc'h; ha mar bevit pell amser, ne vezo quet an divezâ.

Couraich avoalc'h hoc'h eus, pa ne stourm netra ouzoc'h; cusul vad memes a roit d'ar re-all, hac o c'hourachi a ouzoc'h dre ho comsou; mæs pa zigouez gueneoc'h un affliction bennâc, n'hoc'h eus na nerz na cusul evidoc'h hoc'h-unan.

Anavezit dre guemense peguer bras eo ho sempladurez.

Chasseit eus ho speret guella ma allot ar sonch eus ar pez a ra poan deoc'h, ha n'en em abandounit quet d'an dristidiguez.

Ma ne illit quet souffr gant joa, souffrit da viana gant patiantet.

Mar leverer un dra bennâc ac'hanoc'h ho pe poan o clevet, heb en em offanci, en em voderit; ha liquit evez ne lavarac'h coms fachus ebet pehini a alle rei goal exempl, pe scandalisa an Eneou sempl.

Evelse ho speret en em gavo souden tranquil, ha va graç a zouçai ho poan.

Me a so c'hoas prest d'ho sicour, ha d'ho consoli mui evit biscoas, mar laquit ho fiziançenon, ha mar en em invoquit gant fervor.



Quemerit couraich, hac en em breparit da souffr gant mui a nerz.

Peguen affliget ha peguen temptet bennâc e veac'h, na songit quet evit-se e ve collet tout evidoc'h.

Ne deoc'h na Doue, nac un Æl, mæs un den, ha sujet d'an infirmiteou eus ar c'hiq.

Penaus e ouffac'h-hu chom ato en ur memes stad a yertuz? Ar fer-

mete-ze a so bet manquet d'an ÆI en Eê, ha d'ar c'henta den er barados terrest.

Me eo a zilivr ar re affliget, hac a souten dre va oll gallout ar re a enef o infirmite hac o sempladurez.

## An Ene fidel.

Ra viot glorifiet da jamæs, va Salver, evit ho coms divin, pehini a so douçoc'h d'am c'halon, eguet ar mel an excellanta.

Petra a raen-me etouez quellies a affliction hac a drubuill, ma ne bliche gueneoc'h ma c'honsoli, ha ma c'hreaat dre ho comsou santel.

Pe vern din-me petra na peguement a souffrin var an douar nemet ma allin erruout erfin er porz ar silvidiguez.

Accordit din, va Doue, ar fin vad-se, ha da sortial eürusamant eus ar bed-mâ.

Ho pezet sonch ac'hanon, va Doue, ha va c'hunduit dre an hent eon d'ho Rouantelez. Evel-se bezet grêt.

## EIZVET CHABIST HAC ANTER-CANT.

*Ne dleer quet sounda jugeamanchou secret an Autrou-Doue.*

JESUS-CHRIST.

VA Mab, liquit evez n'en em arrétac'h da examina an dispositionou secret eus ma frovidanç! na c'houlennit quet perac hemâ a so abandônet, hac henont favoriset eus a c'hraçou bras? Perac hemâ en deus quement a baourentez, hac henont madou en abondanç?

Perac hemâ n'en deus nemet poan hac affliction, hac henont pep seurt prosperite?

Quemense a dremen speret an den, pehini ne de quet capabl gant e oll squiant da benetri an dounder eus ya jugeamanchou.

Mar deu eta an tentator da suggeri deoc'h ar seurt songesonou-se pe mar deu tud curius d'ho ques-

tioni var quemense, respontit dezo dre ar c'homsou-mâ eus ar Profet: *Just oc'h, va Doue, hac ho jugeamanchou a so just ha leal.*

Adorit ha douguit va jugeamanchou.

Elec'h en em arreti da examina dre ur guriosite presomptuus ar secrejou eus ma frovidanç, hezit humbl, ha laquit quent ho sonch, ho studi hac ho sourci da vilitout ur plaç em Rouantelez, e pelec'h an oll a so pinvidic, countant, hac eürus meurbet, pa int-oll, gant guirionez, bugale Doue, hac e vugale muya caret.

Pa c'houlennas va Disquibien diguenên, piou a vise ar brassa em Rouantelez, e respontis dezo: *Ma n'en em gonvertisset, ha ma na zeuit da veza hênvel ous bugale vian, ne antreot quet e Rouantelez an Eê; piou bennâc eta a vezo humbl evel ur c'hrouadur, hennes a vezo ar brassa en Eê.*

Maleür d'ar re ne brigeont quet en em humilia gant ar re vian; rac

dor ar Barados o veza bian ha stris, ne allint quet tremen dreizi.

Maleür ive d'ar re buissant ha pinvidic, pere a vef en o fligeadur, hac en aboundanç euz a bep tra : abalamour pa antreo ar re baour e Rouantelez an Eê, e chomint er meas o crial gant disesper.

Eneou humbl, ha c'hui tud paour, en em rejouissit, abalamour Rouantelez Doue a so deoc'h, nemet ma heuliot hent ar virionez.

## NAVET CHABIST HAC ANTER-CANT.

*Ret eo lacaat hon oll fiziang e Doue.*

E piou e allàn-me lacaat va fiziang er vuez-mâ? Hac e pelec'h e cavin-me va c'honsolation, nemet enoc'h, va Salver ha va Doue, a behini ar visericord a so infinit.

Pelec'h oun-me en em gavet mad hebdoc'h? ha pelec'h em eus-me gallet en em gaout diæs gueneoc'h?

Guell eo guenèn beza paour dre garantez evidoc'h, eguet pinvidic hebdoc'h.

Guell ve guenê chom exilet var an douar gueneoc'h, eguet beza en Eê hebdoc'h.

Ar Barados a so eleac'h ma edoc'h; ar Maro hac an Ifern a so eleac'h n'edoc'h quet; ne gavàn nemedoc'h, va Doue, e pehini e allàn caout ur fizianç parfet : ne deus nemedoc'h hac a ve ato prest d'am sicour em ezomou.

C'hui eo va esperanç, ha va c'honsolation : c'hui a so ar fidela eus an oll mignounet.

Peb unan a glasq e profit hac e interest : mæs c'hui, va Doue, ne glasquit nemet va mad, ha silvidiguez va Ene; c'hui a zispos pep tra evit va brassa avantaich.

Petra bennâc ma permetit e arrue guenê meur a demptation ha meur a drubuill, ne glasquit e quemense nemet ma frofit.

Custum hoc'h eus da amprou e mil fæçoun ar re a guirit muya.

Rac-se ne dleàn quet nebeutoc'h ho caret hac ho meuli pa em amprouit dre an affliction, evit pa en c'hargac'h eus ho consolationou.



Enoc'h, ô va Doue, e lacaàn va oll esperanç; ha deoc'h-hu hebquen e fell din caout recours em oll poaniou; rac ne gavàn er grouadurien nemet sempladurez hac inconstanç.

Ne gavin mignoun ebet a guement a ouffe va sicour, na den a guement a ouffe rei cusul vad din, na levr ebet capabl d'am c'honsoli, na plaç ebet e pehini e ouffen beza en assuranç, ma ne blich gueneoc'h va assista, va instrui va divoall, va c'honsoli hoc'h-unan.

Rac quement a seblant beza propr da brocuri deomp ar peoc'h ha d'hon renta eürus, ne de netra hebdoc'h, ha ne gontribu e guirionez e netra d'hon eürusdet.

Enoc'h ema quement a so mad; c'hui eo ar sourcen a vuez.

An esperanç o deus ho serviche-

rien enoc'h, eo o souten, hac a ro dezo couraich ha nerz.

Va daoulagad a so troet ouzoc'h, Tad a visericord; sellit a druez ouzin, chelaouit peden ho servicher paour, pehini a vanq a bep tra en traouïen-mâ a zaëlou.

Protegit ma ene, ha conservit-hi pur etouez ar gorruption eus ar bed; va assistit bepret gant ho craç santel, ha va c'hunduit, dre an hent eus ar peoc'h, er vro etirus eus ar sclærder eternel.

Evelse bezet grêt.

*Fin eus an trede Levr.*





# AR PEVARE LEVR
## EUS AN IMITATION
# JESUS-CHRIST.



VAR AR SACRAMANT ADORABL EUS AN AUTER.



## QUENTA CHABIST.



*Gant pebes respet e tleer Sacramanti;*
Comsou Jesus-Christ dre bere e ally an oll d'ar Goumunion Santel.

DEUT-OLL *davedon-me, c'hui pere a so poaniet hac affliget, ha me ho soulageo.*

*Ar Bara a roïn deoc'h, eo va c'horf, pehini a roï ar vuez d'ar bed.*

*An hini a receo va C'horf ha va goad, a chom enon-me, ha me ennâ.*

*Ar c'homsou-mâ pere a lavaràn deoc'h, a so speret a buez.*

AN ENE FIDEL.

Cetu ase ho comsou, ô va Jesus, guirionez eternel, pelra bennâc ne dint quet bet lavaret er memes amser, na scrivet er memes plaç.

Pa zeuont eta digueneoc'h, e tleàn o receo oll gant feiz ha gant action a c'hraç.

Ho comsou int, pa hoc'h eus iy prononcet: mæs din-me int ive, pa hoc'h eus-iy lavaret evit va instruction hac evit va silvidiguez.

Me ho receo gant joa eus bo perz: pliget gueneoc'h o imprima doun em c'halon.

Touichet oun dre comsou quen douç, quen tener, ha quer carantezus: mæs va fec'hejou am spont, hac an impurete eus va c'houstianç em ampeich da dostaat ous ur Myster quer bras.

Allyet oun da dostaat, dre an douçder eus ho comsou; mæs ma fautou ha ma imperfectionou a ra din pellaat.

Ordren a rit din tostaat ouzoc'h gant fizianç; mar fell din receo ho craçou : coumandi a rit din receo ar bara a vuez, mar desiràn obteni ar vuez hac ar gloar eternel.

*Deut*, a livirit-hu, *Deut oll davedon me, c'hui pere a so poaniet hac affliget ha me ho soulageo.*

O! coms douç ha consolant evit ur pec'her paour, pehini en em vel galvet ha conviet gueneoc'h, va Salver, da receo ho Corf sacr.

Mæs piou oun-me evit en em bresanti dirazoc'h, va Doue! an Eê, peguer bras bennâc eo, ne de quet capabl d'ho compren, ha cousgoude e livirit : *Deut oll davedonme, deut oll d'am receo.*

Petra a allàn-me da songeal eus ur vadelez quer carantezus?

Penaus e priget-hu va c'honvia evelse?

Ha penaus e credin-me mont davedoc'h? penaus e credin-me ho receo, goude beza coumettet quellîes a bec'het en ho presanç?

An Æles hac ar Sænt a so leun

a respet hac a zougeanç dirazoc'h; ha cousgoude e livirit deomp : *Deut oll davedon-me.*

Piou a ouffe e gridi, ma n'en lavarac'h hoc'h-unan? ha piou a grete tostaat ouzoc'h, ma n'en ordrenac'h?



Noë, an den-ze quer just ha quer santel, a impligeas cant vloaz da ober un Arc'h, evit en em saveteï gant nebeut a dud : penaus eta e allin-me en un heur aoser en em brepari da receo Crouer ar bed oll gant ar respet a so dleet dezàn?

Moïses, ho Servicher bras, va Doue, a reas un Arc'h eus a ur c'hoat precius pehini ne oa quet sujet da vreina, hac e goarnissas gant aour pur, evit lacaat enni an diou Daulen eus al Lesen, pere ho poa roet dezàn; ha me pehini ne doun nemet couruption, a gredo receo enon, hep casi preparation ebet, ar Mæstr eus al Lesen hac eus ar vuez?

Salomon, ar fura eus ar Rouanez

Israël, a guemeras cals a sourci e-pad seiz bloaz evit sevel un Templ caër en hoc'h enor : celebri a reas an dedi anezàn a hed eiz dez, en ur offr meur a Sacrifiç : ha lacat a eure gant ur solanite vras an Arc'h a Allianç er plaç santel, pehini en devoa greet prepari gant an oll magnifiçanç possubl.

Ha me, ar miserapla hac ar paoura eus an oll dud, penaus e credinme ho logea em Ene, me pehini ne allàn nemet dre poan impligea devotamant un anter heur, pe memes ur c'hardeur d'en em brepari evit un action quer bras ha quer santel?

O va Doue! peguement a sourci o deus quemeret ar Servicherien fidel-ze evit plijout deoc'h! ha me, peguen nebeut a dra a ràn-me! peguen nebeut a amser a impligeànme evit en em brepari d'ar Goumunion, sioaz din!

Dibaut a veich e venn neuse recueillet antieramant; ha raroc'h c'hoas e venn heb distraction ebet.

Cousgoude va speret ne dleffe beza occupet eus a netra crouet, ha ne dleffen lesel songeson inutil ebet da antren em Ene en ho presanç, pa ne dequet un Ael eo, mæs Doue an Aelez am-eus da receo.

An Arc'h a Allianç, gant ar pez a Yoa enni, ne devoa netra da veza comparachet gant ho Corf adorabl; hac an oll sacrifiçou eus al Lesen ancien ne vnant nemet figuryou a representationou eus ar Sacrifiç ho Corf sacr immolet var hon Auteriou.

Perac eta n'am eus-me quet va c'halon leunoc'h a garantez hac a ardor en ho presanç adorabl?

Perac n'en em breparàn-me quet gant mui a sourci evit receo ho mysteriou divin, pa o deus bet ar Batriarchet ancien, ar Brofetet santel, ar Rouanez hac ar Brincet, gant o fobl oll, quement a ardor evit hoc'h enori?

Ar Roue santel David a gomposas Salmou ha Canticou, hac a ordrenas ma vizent canet gant solanite vras dirac an Arc'h a Allianç, evit tru-

garecât Doue eus ar faveriou en devoa grêt d'ê Dadou coz : o c'hana a ree ive e-unan alies, hac e tescas evelse ar bobl a Israël da veuli Doue a vir galon, da gana oll assambles e veuleudiou, ha da bublia ar burzudou en devoa grêt en o faver.

Mar o devoa an oll, bras ha bian, quement a respet evit an Arc'h a Allianç, pebes respet ha pebes devotion na dleàn-me quet da gaout dirac ar Sacramant adorabl, hac ispicial pa em eus an ëur d'e receo?



Cals a red meur a blaç evit bisita Relegou ar Sænt : joa o deus o clevet an actionou caër eus o buez: admira a reont an Ilisou caër a so savet en o enor, ha poquet a reont gant cals a respet d'o esquern sacr, pere a gonserver etouez ar sei hac an aour.

Ha me am eus an avantaich d'ho caout presant dirazon var an Auter, c'hui va Doue, Roue ar Sænt hac an Æles.

Ar guriosite hac ar c'hoant da velet traou nevez a ra da veur a hini ober ar pelerinaichou-ze; hac evelse ne dennont nemeur a brofit anezo, ispicial pa o greont hep ur guir desir da amandi o buez.

Mæs ne dê nac ar guiriosite, nac an desir da velet traou nevez, a ra deomp tostaat ouzoc'h er Sacramant eus an Auter, mæs ur feiz cre; un esperanç ferm, hac ur guir garantez. Ha quellies gueich a ma ho recevomp gant an dispositionou-ze, e roit deomp un abondanç a c'hraçou pere hor c'hundu d'ar silvidiguez eternel.



Peguen admirabl eo ho madelez evidomp, ô va Doue! pebes douçder ha pebes carantez na zisquezit-hu quet d'o servicherien fidel, oc'h en em rei dezo evit magadurez spirituel o Eneou!

Cetu ase ar pez a dremen hon entendamant : cetu ase ispicial ar pez a douich calon an dut devot.

Rac ho cuir servicherien, pere a labour bepret d'en en gourrigea eus o fautou hac eus o imperfectionou, a sant ordinalamant en o Ene, en ur dostaat ouz ar Sacramant mâ, un devotion douç ha tener, hac en em guef excitet da bratica mui oc'h mui ar vertuziou.

O graç admirabl eus ar Sacramant-mâ ! graç anavezet gant an Eneou fidel ha devot, mæs cuzet ouz ar re infidel ha sujet d'ar pec'het!

Ar Sacramant-mâ a ro d'an Ene ur c'hraç abondant, hac a rent dezi an nerz hac ar guened pere e devoa collet dre ar pec'het.

Ar c'hraç-se memes a so avizíou quer bras ha quen abondant, ma teu da souten ha da fortifia, non pas hebquen an Ene, mæs c'hoas ar c'horf.

Peguen deplorabl eo eta guelet an nebeut a zevotion hac an negligeanç hon eus da receo Jesus Christ, pehini eo an oll esperanç eus ar re predestinet, ha da behini e tleont o oll-vertuziou hac o oll milid.

Rac èn eo en deus hor prenet, èn eo hor sanctifi : hor c'honsolation eo en exil eus ar vuez-mâ, hac eürusdet eternel ar Sænt en Eê.

Sujet bras hon eus eta d'en em affligea o velet quement a dud pere a ra quen nebeut a reflexion var ar Myster excellant-mâ pehini a so joaüsdet an Eê ha silvidiguez ar bed-oll.

O dallentez! ô caleder eus a galon an den, pehini a gonsider quen nebeut un donæsoun quer precius, hac en em zisquez indiffarant d'e receo, abalamour ma er c'haver ato var an Auter!

Ma ne ve er bed nemet ur Bælec hepquen evit celebri ar Sacrifiç santel, ha ma ne ve nemet ur plaç e pehini e ve permetet receo ar Goumunion, pebes devotion ha pebes pres n'hon be-ny quet da vont d'ar plaç santel-ze, evit guelet celebri ar Mysteriou divin ha beza participant euno.

Mæs Doue, dre e vadelez, en deus permetet e vize cals a Væleyen,

e vize offret ar Sacrifiç santel el lies plaç, hac e vize commun dre ar bed ar Goumunion eus e Gorf sacr, evit ma vize æzoc'h d'an oll participa er Myster adorabl-mâ, hac evit rei deomp sclæroc'h da anaout an abondanç eus e c'hraç hac eus e garantez.

Me a rent deoc'h mil action a c'hraç, o va Jesus, Pastor eternel, evit ar vadelez hoc'h eus da rei deomp ho Corf sacr hac ho Coad precius evit hor mezur hac hor c'honsoli en hon exil ; ha d'hor c'honvia hoc'h-unan d'ho Panquet divin dre ar c'homsou douç ha consolant-mâ : *deut-oll davedòn-me, c'hui pere a so poaniet hac affliget, ha me ho soulageo.*



## EIL CHABIST.

*Doue a zisquez, en ur fæçoun admirabl, e vadelez evit an den, er Sacramant an Auter.*

An Ene Fidel.

Leun a fizianç en ho misericord, ô va Salver, e teuàn davedoc'h, evel un den clàn d'e Vidicin; evel un den en deus sec'het d'ar Feunteun a vuez; evel ur Paour da Roue an Eê; evel ur servicher d'e væstr; evel ur c'hrouadur d'e Grouer; evel un den affliget d'an hini a ell e gonsoli en e oll boaniou.

Mæs ar Bælecq e teu din an heur ma prigit dont d'am bisita.

Piou oun-me evit militout en em roac'h din!

Penaus e cred ur pec'her en em bresanti dirazoc'h? ha penaus e priget-hu disquen bete ur pec'her?

Anaout a rit ho servicher, ha gouzout a rit ne vilit e fæçoun ebet ar faver-se.

Me a gonfessa ouzoc'h ma indignite : anaout, meuli hac adori a ràn ho madelez hac ho misericord; ha renta a ràn graçou deoc'h evit ho carantez dreist vusul.

Rac ne de quet va militou, mæs ho madelez eo a ra deoc'h dont davedon.

Pa fell deoc'h eta en em rei din, ha pa ordrenit din ho receo, e tostaàn ouzoc'h gant fiziang ha gant joa. Purifiit muyoc'h muy va c'halon, me ho suppli, evit ma vezo din d'ho receo.



O va Jesus douç ha mad, pe seurt actionou a c'hraç, pe seurt meuleudiou na dleàn-me quet da renta deoc'h evit ar presant a rit din eus ho Corf sacr, a behini den ebet ne de capabl da rei da gompren an excellanç?

Mæs pe seurt santimanchou em bezo-me er Goumunion, en ur dostaat ous va Doue, evit pehini ne allàn quet caout avoalc'h a respet,

ha pehini a zesiràn cousgoude da receo dinamant.

Ar guella santimanchou a allàn da gaout, eo en em humilia dirazoc'h, va Salver hac exalti ho madelez infinit.

Me ho meul, ô va Doue! ha ne heanin morse d'ho meuli ha da exalti ho grandeur. Me en em zispris va-unan, hac en em isela dirazoc'h bete ar goëlet eus va neant.

C'hui a so ar Santelez memes; ha me ne doun nemet courruption ha pec'het.

C'hui a brich disquen betec enonme, me pehini ne veritàn quet e sellac'h ouzin, ha ne doun quet din da sevel va daoulagad varzu hac enoc'h.

C'hui a zeu davedon : c'hui a fell deoc'h chom guenê : c'hui em c'honvi d'ho Panquet sacr.

C'hui a bresant din ur boed celestiel, bara an Ælez, ar bara a vuez.

Cetu aze ar pez a ra ho carantez; ha cetu ar pez a dle ober ar sujet eus hon actionou a c'hraç.



Pebes avantaich n'hoc'h eus-hu quet procuret deomp, va Salver, en ur institui ar Sacramant adorablmâ; peguen douç ha peguen delicius eo ar Banquet e pehini en em roit hoc'h-unan evit mezur hon eneou!

O peguer bras eo ho puissanç! peguen admirabl eo hoc'h œuvrou! pebes nerz o deus ho comsou! Dre ur goms hoc'h eus crouet ar bed, ha dre ur goms hoc'h eus instituet ar Myster adorabl-mâ.

Un dra admirabl eo, ha din eus hor feiz, e veac'h-hu, ô va Salver, guir Doue ha guir Den, comprenet antieramant-oll dindan speçou quer bian a vara hac a vin, hac e veac'h recevet dre ar Goumunion, heb beza consumet!

C'hui a so Mæstr souveren ar bed-oll, ha n'hoc'h eus ezom ebet ac'hanomp; cousgoude e fell deoc'h choas hor c'halonou evit ober ho temeuranç ennomp.

Roit din eta dre ho craç an dispositionou requis ha necesser, evit ma allin, gant ur goustianç pur ha leun a joa, ho receo er Sacramant hoc'h eus instituet principalamant evit ho cloar, hac evit ma obligea da gaout bepret sonch ac'hanoc'h hac eus ho madelezou.

En em rejouis, va Ene, ha trugareca da Zoue evit un donæsoun quer precius pehini en deus leset guenez evit da gonsolation en traouïen-mâ a zaëlou.

Rac quellies gueich ma receves ar bara-mâ a vuez, ez oud rentet participant eus an oll militou Jesus-Christ, eus a behini ar garantez ne ziminu jamæs, hac ar visericord a so dreist musul.

Renouveli a dlees eta bepret da zevotion ha da fervor, pa dostees ous ar Myster bras-mâ a silvidiguez.

Quellies gueich ive ma assistes er sacrifiç santel eus an Oferen, e tlees e gonsideri quer bras, quen nevez, ha quen dîn eus da garantez, evel pa ve neuse en em in-

carnet Mab Doue en entraillou sacr ar Verc'hes Vari; pe e varse er Groas evit Redemption ar bed-oll.

## TREDE CHABIST.

*Peguen avantajus eo coumunia alies.*

AN ENE FIDEL.

DONT a ràn davedoc'h, va Salver, evit profita eus an donæsoun precius a rit deomp, hac en em rejouissa en ho Pànquet sacr, pehini hoc'h eus preparet evit ar re baour.

Enoc'h e cavàn quement a allàn ha quement a dleàn da zesirout: c'hui eo va silvidiguez ha va Redemption, va esperanç ha va nerz, va enor ha va gloar.

Liquit eta, hirio, ô va Jesus, liquit ar peoc'h hac ar joaüsdet en Ene eus ho servicher, abalamour ma en eus savet va c'halon varzu hac enoc'h.

Ma brassa desir eo d'ho receo gant an oll respet hac an oll de-

volion a dleàn, ha d'ho logea em c'halon; evit miritout, eguis Zachee, ho penediction, ha bea lequeet e-touez bugale Abraham.

Va ene e deus un desir ardant da receo ho Corf adorabl, ha va c'halon a c'houlen beza unisset guenenc'h.

En em roit din, hac en em gavin countaut; rac ermeas ac'hanoc'h ne deus quet a vir gonsolation.

Ne allàn quet beva hebdoc'h; ne ràn nemet languissa er vuez-mà, ma ne zeut d'am bisita.

Ret e din eta tostaat alies ouzoc'h, hac o receo evel ar remed ous ma infirmiteou, gant aoun ne vanque va nerz din en hent, ma venn privet eus ar bara a vuez.

Pa brezegac'h, va Salver, d'ar bobl, ha pa o fareac'h eus o c'hlènvejou, e leverroc'h d'ho Tisquibien : *Ne fell quet din ez aint d'ar guear heb rei dezo da zibri, gant aoun ne vanque o c'halon dezo en hent.*

Pliget gueneoc'h ober din bremâ

ar memes graç, ô va Jesus, c'hui pehini hoc'h eus en em leset guecneomp er Sacramant evit consolation an Eneou fidel.

Rac c'hui eo magadurez delicius an Ene, hac an nep ho recevo gant an dispositionou requis, a vezo participant hac heritour eus ar gloar eternel.



Evel ma oun sujet d'en em relachi, da goll conraich, ha da goueza e meur a fant, ez ê necesser em be alies recours d'ar Beden, d'ar Gonfession ha d'ar Goumunion, evit en em renoueli, en em burifia hac en em greaat, gant aoun oc'h en em briva re hir amser eus ur sicour quer bras, ne zilesen erfin va resolutionou mad.

Rac an den, adalec e yaouanctis, en deus inclination evit an drouc; ha ma na ve sicouret dre ho craç, ô va Salver, e couesse er fautou brassa.

Ar Goumunion santel ispicial, eo

a ra dezâ nerz evit en em viret dious an drouc, hac evit ober ar mad.

Mar doun alies heb fervor, petra a ve, ma ne guemerren quet ur remed quen excelant, ha ma teufen d'en em briva eus ur sicour quer puissant.

Ma n'em eus quet an dispositionou necesser evit sacramanti bemdez, me a raï da viana ma fossubl d'en em renta din d'e ober en amseriou convenabl, ha na negligin netra evit beza participant eus a ur c'hraç quer bras.

Rac ar gonsolation principal ha casi unic eus un Ene fidel, queit a ma eo exilet en ur c'horf mortel, eo caout sonch alies eus e Doue, hac e receo gant guir devotion.

O effet admiral a vadelez! ô burzud! ô miracl a garantez! e prichac'h-hu, va Salver ha va Doue, c'hui pehini hoc'h eus crouet ha roet ar vuez d'an oll sperejou, bisita un Ene quer paour ha va hini, hac e falfe deoc'h, evit terri e naoun, beza hoc'h-unan e magadurez?

Etirus an Ene pehini a receo gant dispositionou santel e Salver hac e Doue, ha pehini en em guef er moument precius-se leun eus a ur joa spirituel!

Pebes ëur evit an Ene-ze, receo er memes amser ur Prinç quer bras ha quer puissant, ur Mignon quer fidel, ur Pried quen din da veza caret!

O Doue eus va c'halon! ra zeui an Eê hac an Douar, ha quement a so enno ha vras hac a admirabl, d'en em humilia en ho presanç, da admira ho furnez infinit pehini e deus o c'hrouet, da avoui penaus ho cloar a dremen infinimant o hini, ha penaus an oll guenet o deus, ne d'ê nemed ar squeud eus hoc'h hini..



## PEVARE CHABIST.

*Doue a ra graçou bras d'ar re a goumuni gant guir devotion.*

### AN ENE FIDEL.

Roit din, va Jesus, ho c'hraç hac ho penediction, evit ma allin tostaat ouz ho Seramant adorabl gant fervor hac en ur fæçoun din ac'hanno'h.

Bisitit va Ene, santifiit-hi dre ho pisit, grit ma en em rejouisso enoe'h ebars ar Sacramant-mâ, evel er sourcen eus a bep douçder.

Roit din sclærigen evit contempli ur Myster quer bras gant ur feiz cre parfet.

Rac hne'h ouvraich eo, ha non pas hini an den; c'hui hoc'h eus-èn institut dre ho puissanç hac ho furnez infinit; ha den ebet ne d'ê capabl aneză e-unan d'e gompren, na memes an Ælet.

Me a gred ferm, ô va Salver, ez oc'h presant er Sacramant, evel

Doue, hac evel Den, abalamour c'hui hoc'h-unan hoc'h eus-èn lavaret; ha dont a ràn davedoc'h gant simplicite ha gant fiziang, abalamour ma ordrenit din dont.

C'hui a fell deoc'h ho recefen, ô va Doue, hac en em unissen gueneoc'h dre garantez!

Me ho supli eta, dre ho c'hraç, da lacaat em c'halon ur garantez quen tener ha quer parfet evidoc'h, na glasquin muy na joaüsdet na consolation nemet enoc'h.

Rac ar Sacramant adorabl-mâ a so silvidiguez an Ene, yec'het ar c'horf, hac ar remed souveren eus an oll glènvejou spirituel.

Arreti a ra an nerz eus hor passionou, rei a ra deomp couraich da'drec'hi hor viçou, ha da resista ous an temptationou : crisqui a ra hor vertuz, c'hreat hor fuiz, fortifia hon esperanç hac anflammi hor c'harantez.



Roet hoc'h eus, ô va Doue, ha

us ar sourcen an douçder
, ne receo quet ur beradic

ell lostaat ous un tan bras,
oui e nerz hac e domder?
va Doue, eo ar sourcen-ze
a so beprel leun : c'hui eo
e beprel ardant, ha pehini
jamæs.
allàn quet eva euz ar Feun-
n-ze, bete en em gountanti,
ostaï va guenou ous ar c'han
ini e red an dour celestiel-
caout da viana ur beradic
da soulagi va sec'het.
e ne allàn quet beza quen
el dre ar garantez divin evel
ejou cürus, me a raï ma
d'en em exila d'an devotion,
repari va c'halon da receo
milite ar Sacramant-mâ a
it ma allin santout da viana
bennâc eus an tan divin-ze.
pliget gueneoc'h, va Jesus,
a dre ho madelez, ar pez
din, c'hui pehini a invit
a dostaat ouzoc'h en ur la-

rei a rit c'hoas bemdez graçou bras er Sacramant-mâ d'an Eneou fidel pere èn receont gant guir devotion.

Squilla a rit en o Eneou un abondanç a gonsolationou interior, evit douçaat o foaniou hac o afflictionou; crisqui a rit o c'houraich dre an esperanç a rit dezn eus ho sicour bac ho protection; rei a rit dezo ur c'hraç nevez, pehini o c'harg a sclærigen hac a joaüsdet; eo hevelep-fæçoun ma teu ar re pere abars ar Goumunion en em sante troublet hac heb devotion, d'en em gavout tranquil ha leun a fervor, quer buan ha ma o deus quemeret ar boed celestiel-mâ.

Cetu aze ar guodu admirabl a zalc'hit e quènver ho servicherien fidel, evit ober dezo santout peguer simpl int anezo o-unan, hac anaout ez è digueneoc'h-hu e teu dezo o oll vertuz.

En effet, aneze o-unan int yen hac indevot, ha c'hui o reod devot ha fervant.

Rac piou en ur dostaat gant hu-

milite ous ar sourcen an douçder celestiel, ne receo quet ur beradic bennâc?

Piou a ell tostaat ous un tan bras, heb santout e nerz hac e domder?

C'hui, va Doue, eo ar sourcen-ze pehini a so bepret leun : c'hui eo an tan-ze bepret ardant, ha pehini ne voug jamæs.

Ma ne allân quet eva euz ar Feunteun leun-ze, bete en em gountanti, me a dostaï va guenou ous ar c'han dre behini e red an dour celestiel-ze, evit caout da viana ur beradic bennâc da soulagi va sec'het.

Ha me ne allân quet beza quen anflammet dre ar garantez divin evel ar sperejou eürus, me a raï ma fossubl d'en em exita d'an devotion, ha da brepari va c'halon da receo gant humilite ar Sacramant-mâ a vuez, evit ma allin santout da viana un elven bennâc eus an tan divin-ze.

Mæs pliget gueneoc'h, va Jesus, fournissa dre ho madelez, ar pez a vanq din, c'hui pehini a invit an oll da dostaat ouzoc'h en ur la-

varet : *Deut davedon-me oll, c'hui pere a so poaniet hac affliget, ha me ho soulageo.*

Guëlet a rit, va Salver, ez oun carguet a labour, grevet gant ar fatig, affliget gant meur a boan, tourmantet gant an temptationou, presset hac ambarrasset gant cals a bassionou, hac en ur stad quen trist ne gavàn den a quement a alle va sicour ha va dilivra, nemedoc'h hoc'h-unan, va Salver.

Etre ho taouarn eta en em lacaàn gant quement am eus, evit ma pligeo gueneoc'h ma divoal ha ma c'hundui dre an hent assur d'ar vuez eternel.

Ma recevit evit enor ha gloar hoc'h hano santel, c'hui pehini hoc'h eus priget rei din, evit magadurez, ho corf sacr hac ho coad precius.

Grit din ar c'hraç, va Salver ha va Doue, ma santin bepret an devotion hac ar fervor o crisqui enon, quellies gueich a ma em bezo an heur d'ho receo en ho Sacramant adorabl.

## PEMPET CHABIST.

*Var an excellanç eus ar Sacramant an Auter, ha var dignite ar Vœleyen.*

Pa veac'h quer pur hac un Æl, ha quer santel a Sant Ian Badezour, ne veac'h quet c'hoas din da celebri na da receo ar Myster adorabl-mâ.

Un dra divin eo dignite ar Vœleyen, da bere en deus roet Doue ur gallout pehini ne d'ê quet bet accordet d'an Ælez memes.

Rac ne deus nemet ar Vœleyen, pere o deus recevet an urzou legitimamant en Ilis, a guement o deus ar gallout da celebri ha da gonsacri Corf Jesus-Christ.

Ar Bælcc a so Ministr an Autrou Doue; evit ar Gonsecration en em servich eus e gomsou, hac o frononci a ra en e hano, hervez e urz hac hervez e institution; mæs an Autor principal hac invisibl eus ar Myster adorabl-mâ, eo Doue, da

behini eo sujet pep tra, hac a ra da bep tra oboissa dezàn quer buan a ma coumand.

Ur Bælec, pa en deus guisquet àn Ornamanchou sacr, a zalc'h plaç Jesus-Christ, evit offri gant humilite pedennou da Zoue, quen evintâ e-unan, quen evit an oll bobl.

Douguen a ra var ar Gazul arauzàn hac a dre ar merq sacr eus ar Groas hor Salver : evit ma en devezo bepret presant ar memor eus e Bassion.

Douguen a ra ar Groas en tu diaraue eus ar Gasul, evit ma considero buez Jesus-Christ, ha ma raï e bossubl d'e imita.

Ha douguen a ra var e guein, evit ma teseo anduri gant douçder evit Doue quement dronc a allo erruout gantâ abers an dud.

Dougen a ra ar Groas dirazàn, evit ma songeo da goela e bec'hejou : e douguen a ra var e guein, evit ma voelo ive pec'hejou ar reall, dre garantez ha dre druez outo; hac evit ma considero ez eo eta-

blisset evit lacât ar peoc'h etre Doue hac ar bec'herien.

Dre-ze ne dle quet heana da offri da Zoue e bedennou hac ar Sacrifiç santel, quen n'en devezo oblenet graç ha misericord, quen evintâ, quen evit ar re-all.

Ur Bælec, en ur offri ar Sacrifiç santel eus an Oferen, a c'hlorifi Doue, a rejouis an Ælez, a edifi an Ilis, a sicour ar re veo, a soulach ar re varo, hac a brocul dezâ e-unan ur mad infinit.

## CHUECH'VET CHABIST.

*Ur pratiq excellant, abars sacramanti, eo pidi hor Salver d'hon disqui e-unan d'e receo gant an dispositionou a ell contribui muya d'e c'hloar ha d'hor sanctification.*

### AN ENE FIDEL.

O Va Salver ha va Doue, pa gonsiderân ho majeste hac ho santelez, ha pa songeân peguen dister ha pe-

guer miserabl oun, en em gavàn leun a gonfusion hac a spount.

Rac ma ne dostaàn quet ouzoc'h, e tec'hàn dious ar vuez; ha, mar tostaàn indignamant, e cavàn ar maro.

Petra a rin me'ta, ô va Doue, ô va refuich uniq, ha va oll gusul em ezomou hac em poaniou?

Disquit-din c'hui hoc'h-unan an hent eon, hac inspirit din un exerciç bennâc facil, evit en em ziposi da goumunia dignamant.

Rac avantajus ba profitabl bras eo din gouzout gant pebes devotion ha pebes respet e tleàn prepari deoc'h va c'halon evit ho receo en ho Sacramant adorabl.

## SEIZVET CHABIST.

*Var an examen a goustianç, abars tostaat ous an Daul santel.*

JESUS-CHRIST.

AR C'hristen pehini a dausta ous an Daul santel, a dle caout dreist

pep tra un humilite hac ur respet bras, ur feiz cre, hac un intantion pur da enori ha da c'hlorifia Doue.

Examinit ho coustianç gant sourci, ha grit ho possubl' evit e furifia dre ur guir gontrition ha dre ur gonfession humbl, en hevelep fæçoun ne santot netra o poeza var ho coustianç a guement a alle hoc'h ampeich da dostaat ous an Auter gant ur fizianç santel.

Ho pezet ur glac'har bras eus hoc'h oll pec'hejou e general, hac ispicial eus ar re a goumetit aliessa.

Ha mar hoc'h eus amser aoalc'h, covessaït ous Doue e goelet ho calon hoc'h imperfectionou, hac ar miseriou eus hoc'h Ene.

Hirvoudit gant glac'har d'en em velet quer sansuel, quer monden ha quen immortifiet.

Quen negligeant da veilla var ho squianchou naturel, ha quen nebeut sourcius da antren en hoc'h interior.

Quen indiscret, quer fragil en ho comsou, ha queu neubeut mæstr eus ho teaud.

Quen dic'hoantec da labourat, ha quen presset da heana.

Quen dihun evit clevet fablennou ha conchou, ha quer cousquet pa ve ret pidi Dnue dious an nos.

Quen distret en ho Pedennou, ha quer presset d'o finissa.

Quer pront d'en em facha, quer prest da varn hon nessa, ha quer rigourus d'e repren.

Quer joaüs ha quer suffisant en brosperite, quen digalon ha quen trist en adversite.

Quer boaset da guemeret resolutionou mad, ha quen infidel d'o fratica.

Goude beza coesseet ha deploret an defautou-ze hac ar re all, gant glac'har ha gant queuz bras d'en em velet quer sempl, quemerit ur resolution ferm da amandi ho puez, ha da avanç er vertuziou. En em offrit din antieramant hac evit bepret. Abandounit etre va daouarn ho Corf hac hoc'h ene.

Dre ar voïen-ze en em lequeot e stad da Sacramanti gant milit ha ant cals a frouez.

Rac ne deus quet a offranç a guement a ve agreaploc'h din, na puissantoc'h evit expia ar pec'hejou, eguet an hini a ra an den eus anezâ e-unan en Oferen pe er Gou- munion, pa zeu da unissa e offranç gant an hini eus va C'horf hac eus va Goad.

Mar gra an den ar pez a so en e c'hallout, ha mar en deus ur guir gueus ha glac'har eus e bec'hejou, quellies gueich a ma tostaï ouzin evit goulen graç ha misericord, e tisclærian n'em bezo mui a sonch eus e bec'hejou hac o fadornin oll dezàn; rac *ne fell quet din maro ar Pec'her mœs e gonversion.*



## EIZVET CHABIST.

*En em offr hac en em rei a dleomp da Jesus-Christ, evel ma ze en em offret hac en em roet e-unan evidomp.*

JESUS-CHRIST.

Evel ma em-eus en em offret va-unan a galon vad d'am Zad eternel, va daouarn astennet er Groas, ha ma em-eus sacrifiet pep tra, ha va buez memes, evit satisfia d'e justiç evit ho pec'hejou, evelse e tleit ive, en ur assista er Sacrifiç eus an Oferen, en em offri din-me antieramant-oll evel un Hosti pur ha santel.

Petra a zesiràn-me quen digue-neoc'h, nemet ma en em root oll din?

Ne gonlàn netra quement a root din ma n'en em roit hoc'h-unan; rac c'hui eo a glascàn, ha non pas ho presànchou.

Evel n'en em gaffac'h quet coun-

tant pa ho pe oll vadou ar bed, heb va c'haout-me, evelse ive ne ouffe plijout din netra eus a guement a root din, nemet en em rei a reac'h ive hoc'h-unan.

En em offrit din, en em roit tout heb reservi netra; ha neuse hoc'h offranç a vezo agriabl din.

En em offret em eus oll evidoc'h d'am Zad; roet em eus ive deoc'h va C'horf ha va Goad, ha grêt em eus anezo ho magadurez, evit beza tout deoc'h, ha ma viot tout din-me.

Mæs ma n'en em offrit quet a galon vad da ober quement a bligeo din, hoc'h offranç ne de quet fournis hac antier, ha ne vezo quet a union barfet etrezomp.

Ret ê deoc'h eta coumanç dre en em abandouni antieramant etre va daouarn, mar fell deoc'h en em renta din eus va c'hraç ha caout ar guir liberte.

Rac ar pez a so caus ma zeus quen nebeut a dud a guement a va sclæreet ha libr interieuramant, eo

n'o deus quet a gouraich da renonç parfetamant dezo o-unan.

Lavaret am eus, hac e lavaret a ràn c'hoas : *Piou bennàc ne renonç quet da guement en deus, ne all quet beza va Disquibl.*

Mar desirit eta beza eus va Disquibien, en em offrit din, gant an oll affectionou eus ho calon.

---

## NAVET CHABIST.

*Pa assistomp er Sacrifiç santel eus an Oferen e tleomp en em offri da Zoue gunt quement hon eus, ha pidi evit an oll.*

Quement tra a so en Eê ha var an douar a apparchant ouzoc'h, và Doue, ha ne zesiràn quen nemet en em rei deoc'h a greiz va c'halon, ha beza deoc'h eternelamant.

Ya, va Salver, me en em offr deoc'h hirio er simplicite eus va c'halon evit ho servicha hac ho meuli a-hed va buez hac a-hed an eternite.

Recevit an offranç a ràn deoc'h eus ac'hanon gant an hini a ràn deoc'h hirio eus ho Corf sacr e presanç an Ælez pere a assist amâ invisiblamant en dro d'an Auter.

Consumit, dre an tan eus ho carantez, quement pec'het ha quement faut am eus coumetet abars ma voan capabl da bec'hi bete an heur a vremâ, ha va recevit en ho craç hac en ho carantez.

Petra a allàn-me da ober evit expia va fec'hejou, nemet o c'hofes gant humilite, o gouela, hac implori ho misericord.

Cetu-me e-hars ho treit, va Salver! evit ho supplia da sellet a druez ouzin; pliget gueneoc'h chelaou va feden, a bermetit din en em bresanti dirazoc'h.

Va fec'hejou a ra horroll din; queuz am eus, hac em bezo a hed va buez da veza o c'houmetet: ha prest oun da ober pinigen, ha da satisfia evit-o, hervez va gallout.

Ma fardounit, va Jesus, evit gloar hoc'h hano santel; saveteït va Ene

pehini hoc'h eus prenet dre ho Goad precius.

Me en em abandoun d'ho misericord, hac en em daul etre ho tivrec'h; va zretit hervez ho madelez; ha non pas hervez va maliç ha va iniquite.

Na abandounit quet an distera eus ho Servicherien; grit din ar c'hraç da avanç eus an eil vertuz en e-ben, ha va c'hunduit da ur fin vad hac eürus.

Me a offr deoc'h ar pez a ell beza enon a vad dre ho craç hac ho trugarez.

Me a offr deoc'h ive an oll desirou santel eus an Eneou devot.

Me ho ped da gonsideri an oll ezomou eus va c'herent, eus va mignounet, eus va madoberourien, eus ar re o deus goulennet diguenê Pedennou evit-o, pe evit o zud, pe iy a so beo, pe iy a so maro.

Pliget gueneoc'h o siconr-oll dre ho c'hraç, o frotegi en dangerou, o c'honsoli en o afflictionou, o dilivra eus o foaniou, evit o veza

dilivriet a bep drouc ma rentit deoc'h actionou a c'hraç, gant ur galon leun a joa.

Me a offr deoc'h c'hoas va fedennou, hac an Hosti-mâ a beoc'h hac a reconsiliation, evit ar re o deus ma offancet, evit ar re o deus droucprezeguet ac'hanon, evit ar re o deus grêt din un domaich pe ur boan bennâc; evit ar re ive da bere oun bet caus da gaout poan pe displijadur, hac ar re da bere em be roet goall exempl dre va c'homsou pe dre va actionou.

Pardounit deomp-oll hor pec'hejou, hac an offançou hon eus coumetet an eil a enep eguile.

Lamit eus hor c'halonou pep coler, pep cassoni, ha quement tra a ell diminui ar garantez a dleomp da gaout an eil evit eguile.

Grit misericord, va Doue, d'ar re e goulen digueneoc'h : roit ho c'hraç d'ar re o deus ezom anezi; ha grit deomp-oll avanç bepret varzu ar vuez eternel. Evelse bezet gret.

Ar Speret malin-se, evel ma ze scrivet e Lêvr Job, a zeu e touez bugale Doue evit o zroubli dre e valiç ordinal, pe evit o renta aounic ha douetus : evit clasq dre ar voyenze diminui o fervor hac o devotion, hac ober dezo dilesel tout-a-fet ar Goumunion, pe e receo gant yenigen.

Mæs ne renquer quet en em lacât e poan eus e finessaou, nac eus e illusionou, peguer vil ha peguen horrubl bennâc e vent.

Ret eo disprisont ar maleürus-se; ret e[illegible]ber goap anezàn, ha diveal da zilesel ar goumunion santel abalamour d'e demptationou ha d'e dromplerez.

Beza ez [illegible] hiniennou pere [illegible] ·af ous an dud [illegible] antont quet [illegible] i, [illegible] balamour [illegible] ha re a [illegible] ez [illegible] l dispe- [illegible] m [illegible] ia d-

Quemerit cusul var quemense digant un den fur hac experimantet, ha quitaït pep douetanç ha pep scrupul, pere ne servichont nemed da zisec'ha an devotion, ha da zistrei ar sourcen a c'hraçou.

Na zilesit quet ar goumunion abalamour d'ar boan a santit en ho calon evit un displijadur bennâc a so grêt deoc'h; mæs iit quent aze da gofes, ha pardounit a galon vad nep en deus hoc'h offancet.

Ha mar hoc'h eus hoc'h-unan offancet ur re bennâc, goulennit humblamant pardoun digantâ, ha[illegible] viot pardounet ive gant Doue.

Petra servich differi pell-amser ar govession nac ar goumunion? Netaït hoc'h Ene quenta ma allot, taulit timat ar vinim er meas eus ho calon, hastit da guemer remed, hac en em gueffot guell, evit pa ho pize daleet.

Mar en em abstenit hirio eus ar Goumunion evit ur resoun pe ur sujet bennâc, varc'hoas e arruo martese un all brassoc'h. Evel-se e al-

fac'h chom pell-amser heb sacramanti, hac en em gavout nebeutoc'h disposet d'e. ober'ervad.

Sortiet prounta ma allot eus ar stad-se a ziegui; en em dennit quenta ma allot eus ar boan hac an ambaras hoc'h eus, rac ne c'houneer netra o terc'hel pell e speret troublet ha douetus, nac o pellaat dious ar Sacramanchou, evit ar seurt ampechamanchou-ze pere a ell en em bresanti bemdez.

Noasout a ra er c'hontrol cals en em absteni evelse pell-amser eus ar Goumunion, abalamour ma teu ordinal dre eno an Ene da semplaat ha da languissa.

Tra deplorabl! cavout a rêr tud pere o deus quen nebeut a zevotion, hac a gar quement beva en o liberte, ma eo joa gantho caout un digarez bennâc evit differi da dostaat ous ar Sacramanchou, gant aoun na vent obliget da veilla gant mui a sourci varnezo o-unan.

Allas! peguen nebeut a garantez Doue o deus ar re-ze pere en em

zispans quer facilamant eus ar Goumunion santel.

Mæs peguen ëurus, ha peguen agriabl da Zoue eo an hini a oar regli quer mad e vuez, ha conservi e goustianç quer pur, ma ve disposet da goumunia memes bemdez, ma ve permetet dezân!

An nep a zeu cousgoude d'en em absteni aviziou eus ar Goumunion, dre humilite, pe evit ur ræsoun legitim bennâc, a vilit beza meulet abalamour d'e respet.

Mæs mar deo an defaut a fervor eo a ra dezâ en em absteni evelse, e tle ober e bossubl d'en em excita d'an devotion; ha Doue, pehini a sell ispicial ous ar volontez vad, en sicouro.



An nep a so ampeichet da sacramanti, dre ur sujet legitim, a dle caout un desir santel d'e ober ma ve en e c'halloud; ha dre ar voyenze e participo er frouez eus ar Sacramant.

Pep den devot a ell bemdez ha 'da peb heur coumunia spirituelamant, ha gant cals a frouez, o caout en e galon ur garantez parfet evit Jesus-Christ, hac un desir ardant d'en em unissa gantàn.

An hini n'en em brepar d'ar Goumunion nemed pa erru ur Gouel bras bennâc, peautramant pa en em vel presset dre ar c'hustum, ne vezo nemeur a veich preparet mad.

Eürus an hini en em offr hac en em sacrifi antieramant da Zoue quellies gueich ma en deus an ëur d'e receo er Sacramant adorabl!

## UNECVET CHABIST.

*Un Ene fidel a denn ur profit bras eus ar Goumunion hac eus ar gomsou Doue.*

Pebes douçder, ô va Jesus, ne sant quet un Ene devot, pa e deus an ëur da zibri eus ho taul santel, e pelec'h ne bresantit dezi queu magadurez nemedoc'h hoc'h-unan,

c'hui pehini eo an objet uniq eus e c'harantez hac eus e oll desirou!

Peguen douç e ve din-me scuilla en ho presanç daelou a garantez, hac arousi gantho ho treit evel ar Vadalen!

Mæs allas! cals a vanc n'am-eus un devotion quen tener, hac ur garantez quen ardant.

Va c'halon a dleffe beza oll anflammet, ha gouela a dlefèn gant joa en ho presanç : rac c'hui a so e guirionez presant en ho Sacramant adorabl, petra bennâc ma oc'h cuzet didan apparançou ar vara hac ar guin.

Dre ho madelez eo en em guzit evelse didan ar voal eus ar Sacramant : rac ma apparissac'h gant ho sclærder divin, va daoulagat ne ouffent quet supporti ar sclærigen hac ar gloar eus ho Majeste infinit.

Beza em eus dirazoun e guirionez, hac adori a ràn an hini a so adoret gant an Ælez en Eê; mæs n'er guelàn nemed dre ar feiz, elec'h ma o deus an Ælez an ëur d'e velet sclær ha disolo.

Mæs ar sclærigen eus ar feiz a so avoalc'h evit va c'hundui var an douar, hac e heulia a dleàn ato, o teport ma teui an deiz eus ar sclærigen eternel.

Neuse e finisso an usaich eus ar Sacramanchou, abalamour an Eneou eürus an Eê, o veza exant evit bepret eus an infirmiteou humen, n'o deus mui ezom a remed ebet.

Jouissa a reont continuelamant eus ar guel a Zoue : leun int a joa, hac e vezint da jamæs, oc'h e gontempli faç-a-faç en e c'hloar.

Guelet a reont Jesus-Christ, ar Verb eternel en em c'hreet den; hac e velet a reont hervez ma eo a bep eternite ha ma vezo da virviquen.

Pa songeàn en eürusdet-ze, ne gavàn pligeadur ebet var an douar; abalamour, en dra ne allàn quet guelet va Doue en e c'hloar, ne istimàn netra quement a velàn er bed.

Gouzout a rît, va Doue, penaus ne gavàn na gonsolation na repos

nemed enoc'h hebquen, pehini a zesirân da velet ha da gontempli eternelamant.

Mæs ne allân quet caout an ëurze endra a vezin er c'horf mortelmâ; ret eo din eta en em resolvi da guemer patiantet, ha soumeti va oll desirou d'ho bolontez.

Ar Sænt, perc a rên bremâ gueneoc'h en Eê, o deus, epad o buez, deportet evelse gant feiz ha gant patiantet an deiz ëurus e pehini e tliac'h o receo en ho cloar.

Me a gred ar pez o deus credet: me a esper ar pez o deus esperet: ha fizianç am eus penaus, gant ar sicour eus ho craç, e arruin elec'h ma zint arruet.

Me a heulin sclærigen ar feiz; me am bezo Levriou santel evit regli ervad va buez, hac evit en em gonsoli em poaniou: ha dreist pep tra em bezo recours d'ho Sacramant adorabl, evel d'am refuich assuret, ha d'am remed souveren.



Queit a ma oun dalc'het er prisoun eus ar c'horf-mâ, em eus ezom a zaou dra, a vagadurez, hac a sclærigen.

Abalamour da-ze ive eo hoc'h eus leset guenê, ô va Salver, ho Corf sacr evit magadurez, hac ho coms divin evit sclærigen.

Ho comsou a servich d'am sclæraat em oll hènchou; hac ho Sacramant adorabl a ro ar vuez d'am Ene.

Me a rend graçou deoc'h, ô va Jesus, sclærder eus ar sclærigen eternel, da veza desquet deomp ho Lesen hac ho Doctrin santel dre voyen ho servicheurien ar Brofedet, an Ebestel, hac an Doctoret all eus hoc'h Ilis.

Me a rend graçou deoc'h, Crouer ha Redamtor ar bed, abalamour, evit rei da aznaout deomp oll ho carantez, hoc'h eus preparet evidomp ar Banquet sacr e pehini e carguit a joa an Eneou fidel, en ur rei dezo an tànva eus an eürusdet an Eê.

Pebes avantaich, pebes enor, pe-

bes gloar evit ur C'hristen, asea ous ho taul santel, ha receo ur Sacrament quer bras ha quen divin!

Mæs ive peguer pur na dle quet beza e Gorf hac e Ene, pa receo an Auteur memes eus ar burete.

Hor sicourit dre ho craç, ô Doue oll-galloudec, d'ho servicha gant an oll devotion hac an oll burete a c'houlennit digueneomp.

Ha ma ne doump quet c'hoas quer pur evel ma tlefemp beza, grit deomp da viana ar c'hraç da vouela hor pec'hejou gant ur guir gueuz ha glac'har, ha da berseveri er resolution humbl ha ferm a guemeromp d'ho servicha hiviziquen gant mui a fervor.



## DAOUZECVET CHABIST.

*Ret eo en em brepari gant sourci abars ar Goumunion, hac en em recueilli gant devotion goude beza he recevet.*

JESUS-CHRIST.

ME a gar an innoçanç hac ar burete : ha me eo a ro ar santelez.

Clasq a ràn ur galon bur ; hac eno e caràn em reposi.

Mar desirit e teuen davedoc'h, hac e chommen gueneoc'h, ho pezet sourci da netaat ha da burifia ervad ho calon.

En em retirit ur maread-amser a gostez; hac eno pell dious trous ar bed, considerit gant glac'har an egaramant eus ho puez.

Ur guir vignoun ne espern netra evit prepari d'e vignoun, pehini a dle dont d'e visita, ar guella hac ar c'haëra appartamant eus e dy : ha dre quemense e tisquez dezàn peguement er c'har.

Gouezit ervad cousgoude penaus eus ac'hanoc'h hoc'h-unan ne ouffac'h quet en em brepari d'am receo en ur fæçoun din ac'hanon, pa implichfac'h evit quemense ur bloavez oll, heb caout quen sourci var ho speret.

Dre va madelez ha dre va graç hepquen ez e permetet deoc'h taustaat ous va taul, eguis pa rae un den pinvidic an enor da zibri ous e daul da ur paour quæs, pehini ne ouffe ober quen evit anaout ar faver-ze nemed en em humilia dirazàn hac e drugareeât.

Grit eus ho costez ar pez a illit, grit-èn guella ma allot, ha recevit ho Salver pehini ho car, hac a blich gantâ dont davedoc'h : recevit èn, non pas dre gustum, pe abalamour ma oc'h obliget, mæs gant affection, gant dougeanç, gant respet, gant carantez.

Me eo am eus ho calvet d'am Banquet, ha me a fell din e teuac'h; me a fournisso ar pez a vanq deoc'h; deut eta, ha va recevit.

Pa ràn deoc'h santout un devotion douç ha tener, na vanquit quet d'am zrucarecât eus ar faver-ze; hac anavezit ez eo un effet eus va misericord, ha non pas eus ho meritou.

Pa en em guivit er c'hontrol heb fervor, pe er sec'hor, doublit ho pedennou, gouëlit, ha ne heanit da squei var an or, quen n'ho pezo obtenet ur berad bennâc eus ar gliz celestiel.

C'hui hoc'h eus ezom ac'hanòn: ha me n'am eus ezom ebet ac'hanoc'h.

C'hui ne zeut quet davedòn-me evit rei din tra ebet a guement em be ezom: mæs me a zeu davedoc'h evit ho sanctifia, hac ho renta guelloc'h e pep fæçoun.

C'hui a zeu davedòn-me evit receo va graçou, hac evit participa em santelez, oc'h en em unissa guenê.

Na negligit quet un hevelep avantaich; mæs preparit bepret ho calon gant an oll sourci a vezo possubl deoc'h, evit receo ho muya caret.



Ne d'ê quet aoalc'h excita enoc'h santimanchou a zevotion abars ar Goumunion, ret ê c'hoas o c'honservi goude ma ho pezo coumuniet.

Mar d'eo necesser caout cals a sourci evit en em zisposi da receo ar c'hraç eus ar Sacramant, ne faut quet nebeutoc'h evit e c'honservi.

An nep a so sourcius, goude ma en deus recevet e Zoue, d'en em recueilli ha da veilla varnezâ e-unan gant mui a attantion, a so en un disposition excellant evit receo graçou brassoc'h hac abondantoc'h.

Er c'hontrol an hini pehini, souden goude ar Goumunion, en em ro d'an traou exterior, heb en em arreti ur maread amser da gonsideri a barfetet ar faver am eus grêt dezàn, hac heb en em broposi da profita anezi, en em lacat en ur goal disposition, en em renta a ra indin eus ar c'hraç en deus recevet, hac indin da receo re-all goudese.

Pa ho pezo bet eta an ëur da

Sacramanti, en em retirit rac-eon en ur plaç a gostez, evit jouissa eus ar bresanç ho Toue; rac e bossedi a rit e guirionez enoc'h hoc'h-unan; hac ar bed-oll ne ell quet e lamet digueneoc'h.

Ne dleit neuse en em antreteni nemet guenê-me; ha din-me e dleit en em offr hac en em rei antieramant oll, en hevelep fæçoun na vefot mui evidoc'h hoc'h unan, mæs evidòn-me.

## TRIZECVET CHABIST.

*Ret eo caout un desir ardant d'en em unissa gant Jesus-Christ er Sacramant an Auter.*

Piou a broculo din an ëur d'ho cavout hoc'h-unan, va Salver, ha d'ho possedi evel ma tesir va Enc, evit disclæria deoc'h va c'halon, hac en em antreteni gueneoc'h evel ma custum ur mignoun parlant ous taul gant vignoun.

Ar pez a zesiràn hac a c'houlen-

nàn gant mui a ardor, eo beza antieramant unisset gueneoc'h, ha disqui, dre an usaich frequant eus ar Goumunion santel, saouri mui-oc'hmui an traou celestiel hac eternel.

P'eur e vezin-me, ô va Salver ha va Doue, unisset quer parfet gueneoc'h, ma en em ancounaïn vaunan evit songeal enoc'h hebquen.

Bezit enòn, evit ma vezin enoc'h: ha grit dre ho craç ma chomimp evelse unisset eternellamant.

C'hui eo e guirionez va muya caret, choaset etouez mil : oll gountantamant va Ene a vezo en em reposi enoc'h, queit a ma vevin.

C'hui a so un Doue pacifiq; c'hui a laca ar peoc'h hac ar joa e pep lec'h; heb-doc'h ne gaver nemet labour, poan, ha miser.

C'hui a so e guirionez un Doue cuzet : ne guirit quet en em goumunica d'ar re vechant hac impi; mæs en em blijout a rit oc'h en em antreteni gant ar re simpl hac humbl.





O peguer bras en ho madelez, ô va Doue, c'hui pehini, evit disquez d'ho pugale an denerediguez eus ho carantez, a ro dezo ur Bara queu delicius, hac e zeu eus an Eê.

Hac ên so bet biscoas pobl var an douar quen illustr ha quen ëurus, evel ar Gristenien, da bere en em roït, ô va Doue, evit beza o c'honsolation, evit o zenna davedoc'h; hac evit o rejouissa dre ho presanç.

Hac ên a so didan an Eê un dra quer caret gant Doue evel un Ene devot, e pehini Mab Doue a bris disquen e-unan evit e maga gant e Gorf glorius.

O faver! ô madelez! ô carantez infinit eus a un Doue evit an den!

Petra a rentin-me deoc'h, va Salver, evit ur c'hraç quer caër, hac evit ur garantez quen admirabl?

N'am-eus netra da presanti deoc'h ha guement a ve agriaploc'h d'ho Majeste, eguet va c'halon; e offri a rân oll deoc'h: pliget gueneoc'h e unissa evit bepret gant hoc'h hini.

## PEVARZECVET CHABIST.

*Var an desir ardant o deus an Eneou santel da goumunia.*

O va Salver, peguer bras ha peguen abondant eo an douçder eus ar gonsolationou a reservit evit ar re a vef en ho tougeanç!

Pa songeàn gant pebes devotion ha pebes fervor e tosta ous ho Sacramant adorabl cals a Eneou, ez oùn leun a gonfusion o velet peguer yen oun, pa dostaàn va-unan.

Mez am eus pa gonsideràn an insansibilite eus va c'halon, pehini ne d'é na tenereet nac enflammet en ho presanç, evel ma ze calonou an Eneou santel-ze, pere, dre an dezir ardant d'ho receo, ha dre ur garantez tener evidoc'h ne ellont quet derc'hel o daelou.

An ardor eus o desir hac eus o c'harantez a ra dezo digueri er memes amser o guenou hac o c'halon evit terri o sec'het er feunteun a

vuez; ha ne ellont terri o naoun nemet en ur receo ho Corf sacr, gant ur ravissamant a joa.

O peguen ardant eo ar feiz ens an Eneou devot-se! ha peguer sclær e tisquez ez oc'h e guirionez presant er Sacramant hac en o c'halon!

Guelet ar rêr e anavezont parfet o Salver en ur Sacramant; ha penaus e ma Jesus ganto, pa ze o c'halon quen enflammet ha quer couniant.

Mæs allas! peguement a vanq n'am-eus-me ar santimanchou tener-za e zevotion, hac ar garantezze quen ardant!

O Jesus leun a zouçder hac a visericord, sellit a druez ouzin; grit din, pa dostain ous an Daul santel, santout un elven bennâc eus an tan divin pehini a ellumit e calon ho Servicheurien fidel, evit ma teui va c'harantez da vesa quer cre ha quer parfet na vezo netra capabl da ziminui e ardor.

C'hui a ell facilamant, ô va Doue, dre ho madelez oll galloudec, ac-

cordi din ar c'hraç a zesirân : c'hui a ell, pa bligeo gueneoc'h, coumunica din ar speret a zevotion hac a fervor.

Rac petra bennâc n'em-eus quet ur garantez quen anflammet evel an Eneou devot-se, cousgoude dre ho craç ha dre ho trugarez e desirân ho caret hac ho receo em c'halon gant ar memes fervor hac ar memes ardor eveldo.

## PEMZECVET CHABIST.

*Evit obteni ar c'hraç eus an devotion, e rencomp en em humilia, ha renonç deomp hon-unan.*

JESUS-CHRIST.

VA Mab, desirout a dleit gant ardor ar c'hraç a zevotion, e goulen gant fervor, e gortos gant patiantet ha fiziang, e receo gant anaoudeguesvad, e c'honservi gant humilite, hac en em resina antieramant d'am volontez, evit an amser hac evit ar

fæçoun ma pligeo guenê ho pisita.

Pa en em santit heb devotion, e tleit en em humilia, hep cousgoude coll couraich, na quemeret re a distriduguez.

Alies e roàn en ur moument ar pez am eus refuset a-hed pell-amser; hac aviziou e roàn, e fin an oræsoun, ar pez n'am-eus quet roet er goumançamant.

Ma ve roet ar c'hraç d'an den quer buan a ma e goulen hac hervez e zesir, ne rae quet quement a istim anesi, pa ne ve quet quer sourcius d'e gonservi, ha da profita anesi.

Gortoït eta ar c'hraç eus an devotion gant ur fiziang ferm hac ur batiantet humbl.

Cousgoude, pa ne accordàn quet anezi deoc'h, pe mar e lamàn digueneoc'h goude beza e roet, credit penaus ho pec'hejou eo a so caus.

Alies neubeut a dra a ampeich ar c'hraç da zisquen en Ene; mar galler cousgoude counta evit nebeut a dra ar pez a ampeich ur mad quer bras.

Mæs trec'hit an ampeichamant-se, bras pe vian, hac e obtenot quement a zesirit.

Rac quer-quent a ma viot en em abandounet etre va douarn, ha ma clascot plijout din e pep tra, heb clasq e netra ho countantamant propr, e allot en em unissa guenê a galon, hac en em gueffot en ur peoc'h bras, abalamour ne garot netra quement evel guelet ma volontez accomplisset.

Piou bennâc eta em clasq-me hebquen gant ur c'halon simpl hac un intantion pur, henez a so disposet mad da receo ar c'hraç eus an devotion.

Rac en em blijout a ràn o scuilla va benediction e leac'h ma cavàn calonou goullo; ha seul vuy ma renonç un den da zraou ar bed, ma en em zispris, ha ma varv dezàn e-unan, e receo un abondanç vrassoc'h a c'hraçou, hac en em gueff liproc'h da gontempli an traou celestiel.

Neuse eo e sant e galon leun a

joa, abalamour ma en em vel pro-teget ha sicouret guenê-me; hac e teu d'en em abandouni antieramant hac evit bepret etre va divrec'h.

Evelhèn eo e ze benniguet an hini pehini em c'hlasq eus a greis e galon.

En em goumunica a ràn ive dezâ en ur fæçoun particulier er Goumunion, abalamour pa dausta ous va Sacramant, n'er gra quet evit e gonsolation propr, nac evit santout an douçder eus an devotion, mæs evit va gloar hebquen, pehini a brefer da bep douçder, ha da bep consolation.

## C'HUEZECVET CHABIST.

*Ret eo en ur dostaat ous an Daul santel, exposi hon ezomou da J. C. ha goulen digantâ e c'hraç.*

O va Jesus infinimant douç hac infinimant din da veza caret, pehini a zesiràn da receo bremâ gant guir devotion, c'hui a ene va sempladurez a va ezomou.

C'hui a ene da beguement a viçou oun sujet; c'hui a oar peguen alies oun temptet, troublet, presset dre va fassionou, ha souillet dre ar pec'het.

Dont a ràn davedoc'h evit caout remed ous clènvejou va Ene, hac evit goulen soulageamant em poaniou, ha consolation em afflictionou.

C'hui a oar pep tra, c'hui a vel bete ar goeled eus va c'halon, c'hui hebquen a ell rei din ar gonsolation hac ar sicour a bere em eus ezom.

C'hui a oar peguer paour oun er vertuziou, ha petra a so necessera din.

En em bresanti a ràn dirazoc'h, evel ur paour pehini a asten deoc'h e zorn, ha pehini ho ped da gaout truez ous e viser.

Pliget gueneoc'h terri va naoun, en ur rei din ar bara a vuez; pliget gueneoc'h chasseal ar yenigen eus va c'halon dre an tan eus ho carantez, ha lemel an devaligen eus va Ene dre ar sclærder eus ho presanç.

Grit din caout c'huero plijadurezou an douar, supporti gant douçder ha gant patiantet ar poaniou hac an afflictionou, hac ober neubeut a istim eus a guement a so er bed.

Savit va c'halon varzu an Eê; grit ne gavin countantamant nemet enoc'h; ra viot hoc'h-unan va c'honsolation, va c'barantez, ha va oll eurusdet.

Na bermetit quet en em dennen dious ho Taul santel gant naoun na gant sec'het; grit em andret ar memes misericord hoc'h eus grêt quen alies hac en ur fæçoun quen admirabl en andret ho Sænt.

Alumit dre ho presanç an tan eus ho carantez em c'halon; evit ma vezin consumet ha cenchet enoc'h, en hevelep fæçoun n'am bezo mui nemet ur memes speret gueneoc'h.

Penaus e allân-me ho receo heb beza leun a dan hac a ardor, pa zouc'h hoc'h-unan un tan bepret ardant, pehini ne voug jamæs, hac ur flam beo, pehini en ur sclæraat ar speret, a burifi ar galon?

## SEITECVET CHABIST.

### *Var ar fervor gant pehini e tleer receo Jesus-Christ.*

AN ENE FIDEL.

VA Salver me a zesir ho receo gant ar memes devotion ha gant ar memes carantez ma ho receo cals a Eneou santel pere a so quen agriabl deoc'h dre ar santelez eus o buez ha dre an ador eus o devotion.

O va Doue, va c'harantez, va oll vad ha va oll eurusdet! me a zesir ho receo gant ar brassa fervor hac ar brassa respet o deus bet biscoas ho fidel servicheurien.

Ha petra bennâc ne veritàn quet santout enon an oll santimanchou-se a fervor, me a offr deoc'h cousgoude an oll affection eus va c'halon, evel pa em be va-unan an oll desirou ardant-se pere a so quen agriabl deoc'h.

Me a fell din ober deoc'h a greis

va c'halon ar sacrifiç eus ac'hanon va-unan hac eus a guement a apparchant ouzin, heb en em reservi netra.

Va Salver ha va Douc, va C'hrouer ha va Redamtor, me a zesir ho receo hirio gant ar memes respet, ar memes purete, ar memes anaoudeguez vad, ar memes feiz, ar memes fizianç, ar memes carantez, ma ho recevas ar Verc'hes glorius Vari ho Mam santel, pa respontas gant quement a humilite hac a respet d'an Æl pehini a annonce dezi Myster an Incarnation : *Me a so Servicheres d'am Salver; ra vezo grêt din herevez ho coms.*

Me a garre ive beza e stad d'en em bresanti dirazoc'h gant ar memes dispositionou interior en devoa ho Precurseur eurus Sant Yan-Badezour, pa lammas gant joa en ho presanç, dre ur mouvamant eus ar Speret-Santel, o veza c'hoas e cof e Vam.

Me a garre c'hoas rei deoc'h ar meuleudi hac ar gloar a rent hac

a rento deoc'h da jamæs an oll grouadurien en Eê ha var an douar.

O fresanti hac o offri a ràn tout deoc'h, va Doue, quen evidon quen evit ar re evit pere oun obliget da bidi : pliget gueneoc'h applica deomp ar frouez eus anezo, evit ma ho meulimp oll-assambles da virviquen.

Recevit erfin, va Salver ha va Doue, an desir am eus da rei deoc'h ar meuleudiou hac ar venedictionou infinit a so dleet d'ho Majeste divin.

Cetu aze an homaich a rentàn hac a zesiràn renta deoc'h pep deiz ha pep moument eus va buez; ha pidi a ràn an oll sperejou celestiel hac an oll dud fidel d'en em unissa guene, evit offri deoc'h ur Sacrifiç continuel a veuleudi hac a actionou a c'hraç.

Ra vint meulet, va Jesus, dre ar bed-oll, gant pep seurt tud hac e pep seurt langaich; ra vezo enoret ha glorifiet gant an oll hoc'h hano santel, gant ur joa vras hac un devotion ardant.

Grit misericord, ha roit ho craçou



da guement hini a dausta gant respet ha devotion ous ho Sacramant divin hac èn receo gant ur feiz parfet; ha ra bligeo gant-o pidi evidonme, pehini ne doun nemet ur pec'her.

Ha pa en em dennit dious ho Taul santel countantet, rassasiet, leun a fervor, leun a gonsolation hac a joaüsdet, ra bligeo gant-o caout sonch eus va dienez hac eus va faourentez.

## TRIVEC'HVET CHABIST.

*Ret eo soumetit gant humilite e resoun d'ar feiz er Myster adorabl eus an Auter.*

Liquit evez ne falfe deoc'h dre guriosite sounda an daounder eus ur Myster quer bras.

An nep a fell dezâ penetri ar gallout hac ar Vajeste infinit a Zoue, a vezo accablet gant e c'hloar.

Doue a ell ober mui evit na all an den da gompren.

Eürus ar simplicite, pehini heb en em ambarassi eus a guestionou inutil, a guerz en hent eon ha plen eus a c'hourc'hemennou Doue!

Cals o deus collet ar c'hraç a zevotion, o clasq compren re a draou.

Ur feiz humbl ha sincer, hac ur vuez pur ha divlam eo a c'houlenner digueneoc'h, ha non pas un anaoudeguez hac un intelligeanç huel eus ar Mysteriou divin.

Ma ne gomprenit quet an traou a so didan ho taoulagad, penaus e allot-hu compren ar pez a so infinimant dreistoc'h?

Bezit humbl a speret, en em soumetit da Zoue, hac e recevot eus an Eê ar sclærigen hac ar squiant a vezo necesser evit ho silvidigues.

Hiniennou a vez affliget gant temptationou var ar Feiz; mæs ne de quet dezo e tle beza tamalet hac imputet quemense, mæs quent d'an drouc-speret.

N'en em droublit quet evit-se : na zisputit quet gant ar songesonou

a zeu deoc'h : na respontit quet d'ar pez a bropos deoc'h an drouc-Æl; mæs cridit da gomsou Doue, cridit d'e Sænt ha d'e Brofedet, hac e tec'ho diouzoc'h an adversour-se eus ar silvidiguez.

Alies ez eo avantajus da servicheurien Doue beza temptet evelse.

Rac an drouc-speret ne dempt quet ar re infidel hac obstinet en o fec'hejou, dre ma en em guef assuret anezo; mæs tempti ha tourmanti a ra e lies fæçoun an Eneou fidel ha devot.

Quemerit eta couraich, ha tostaït ous ar Sacramant adorabl-mâ gant ur feiz simpl ha cre, ha gant ur respet humbl.

Doue en em blich oc'h en em goumunica d'an Eneou simpl, hac en em zisquez d'ar re humbl; rei a ra sclærigen d'ar re vian, reveli a ra e secrejou d'an Eneou pur, hac e cuz e c'hraç ous an dud curius ha superb.

Resoun an den a so sempl ha sujet d'em em drompla; mæs ar

feiz a so bepret sur ha ne ell quet fazia.

Doue eus a behini ar buissanç a so infinit, a ra en Eê ha var an douar traou quer bras ha quer burzudus, ma ve inutil d'an den clasq o c'hompren.

Ma alle an den, dre e speret eunan, compren œuvrou Doue, ne vent mui burzudus na miraclus.

FIN.





# PEDENNOU

## EVIT AN OFEREN.

*E coumançamant an Oferen, pe un neubeut abars ma coumanç, considerit ez eo ur memor hac ur representation eus ar Bassion ha maro hor Salver Jesus-Christ, hac ouspen ur Sacrifiç e pehini en em offr d'e Dad eternel evit silvidiguez ar re veo hac ar re varo.*

*Assistit eta enni gant ar memes respet hac ar memes santimanchou ho pize bet ma vizac'h en em gavet presant var Menez Calvar pa voe crucifiet hor Salver.*

---

*Goude beza grêt ur moument a reflexion var quemense, livirit :*

VA Doue, grit din ar c'hraç da glevet an Oferen-mâ gant an attantion hac an devotion requis ha necesser.

Me a offr deoc'h ar Sacrifiç santel-mâ evit adori ho Majeste souveren; evit ho trugarecât eus an oll graçou hoc'h eus grêt din; evit obteni ar remission eus va fec'hejou, hac an oll graçou a bere em eus ezom evit an amser da zont.

Me a offr deoc'h c'hoas ar Sacrifiç santel-mâ evit va c'herent, va mignounet, va adversourien; evit conversion ar bec'heurien, evit perseverang ar re just, hac evit an Eneou eus ar Purgator.

*Lavaret a illit bete an Aviel lod eus ar Chapeled, pe ur beden bennâc-all, pe contempli Passion hor Salver, peautramant ober reflexion ha medita var ar pez hoc'h eus lavaret brema-souden; dre exempl e illit consideri peguen ingrat hoc'h bed da offansi un Doue quer carantezus, pehini n'en deus gret nemet vad deoc'h. Goulennit pardoun ha misericord : goulennit ar c'hraç eus ho conversion, etc. chelaouit ar pez a inspiro Doue deoc'h hac e quefot peadra d'en em occupi santelamant.*

## Epad an Aviel.

Hoc'h Aviel, ô va Doue, a dle beza ar reglen eus va buez; mæs a ne vezo èn quet un deiz ar sujet eus va c'hon-



daunation. Disqui a rit din eo Aviel penaus mar fell din beza salvet, e rencàn ho caret-hu hebquen; beza trugarezus e quènver va nessa, distaga va c'halon dious madou ha plijadurezou ar bed, trec'hi va goall inclinatiooou, souffr gant patiantet, douguen va C'hroas ha mont d'ho c'heul. Peguen dishènvel dious quemeose e bet va buez bete vremâ, sioaz dio!

*Bremâ e illit continui ho Chupeled, pe lavaret ur beden bennâc-all pe contempli, etc.* Evel ma e merquet amâ diarauc.

## Pa offrer ar Bara hac ar Guin.

En em offrit hoc'h eus, ô va Jesus, d'ho Tad Eternel da vervel er Groas evit va silvidiguez; offret hoc'h eus evidon ho puez hac ho maro er Jardin Ollivet ha var Menez Calvar; eo em offr a rit c'hoas er memes iotaotioo er Sacrifiç santel-mâ.

Me en em offr ive deoc'h ha quement am eus, ô va Salver carantezus. Me a abandoun deoc'h va C'horf ha va Ene, disposit ac'hanoo, hervez ma pligeo gueneoc'h. Ne zesiràn oemet beva evidoc'h, ha mervel en ho carantez.

## PA SAVER AN HOSTI.

MEULET hac adoret ra vezo Jesus er Sacramant adorabl eus ao Auter.

Meulet hac adoret ra vezo Jesus er Sacramant adorabl eus an Auter.

Meulet hac adoret ra vezo Jesus er Sacramaot adorabl eus ao Auter.

Me hoc'h ador, ô va Jesus, en Hosti; hoc'h anaout a ràn evit va Doue, evit va Redemptor, evit va Barner.

## PA SAVER AR C'HALIR.

O va Jesus, me a ador ho Coad precius er c'halir; ar memes Goad pehini hoc'h eus scuillet var ar Groas evit silvidiguez va Ene.

Pebes madelez da veza souffret evidon ur maro quer criz!

Na bermetit quet, ô va Salver, e teuen dre va fec'hejou da renta inutil evidon ho Coad adorabl bac ho maro precius.

## EPAD DOMINE NON SUM DIGNUS, HAC AR GOUMUNION.

*Ma ne goumuniet quet en Oferen, grit da viana ar Goumunion spirituel, pehini a gonsist en un desir ardant da receo hor Salver. Ha livirit :*

Ma n'em eus quet hirio an heur da receo ho Corf sacr, ô va Salver, permetit da viana ho recefên a speret hac a galon, hac en em unissèn gueneoc'h dre ar garantez. Grit din ar c'hraç d'ho caret hepret; grit ar c'hraç da anaout bepret ho polontez, ha d'e heulia.

*Examinit amâ petra a c'houlen hor Salver digueneoc'h dreist pep tra; ha grit ur propos ferm d'e bratica.*

Ya, va Jesus, countant oun pa c'houlennit quemense diguenê, me a raï ho polontez; mæs roit din an nerz hac ar gouraich a bere em eus ezom, rac heb ho craç ne doun capabl a netra.

E fin an Oferen.

Pardounit din, va Doue, ar fautou am eus grêt en Oferen-mâ, pardounit din va distractionou: pardounit din ar yenien eus va c'halon, en un amser e pehini e tlie heza occupet-oll eus ac'hanoc'h, hac anflammet a garantez evidoc'h.

Me ho trugarea eus ar santimanchou mad hoc'h eus roet din. Grit din ar c'hraç da hratica gant fidelite ar pez hoc'h eus inspiret din hoc'h-unao.

*Ne de quet necesser pronong a c'henou ar Pedennou pe an Oresonou-mâ quen*

*neubeud an Oresonou pe an Actou evit ar Goession hac ar Goumunion, pere a so amd varlec'h; avoalc'h eo, ha memes ar guella, a gredàn, o lavaret e goelet ho calon, eguis pa vec'h oc'h ober meditation.*

*Ar re ne ouzont quet lenn a allo ive o lavaret, goude ma o devezo o c'hlevet diou pe deir gueich, hac o c'homprenet mad. Ne d'e quet ret o gouzout guer evit guer, avoalc'h e gouzout or sustanç anezo.*

## PEDENNOU

### EVIT OBER UR GOFESSION VAD.

*Da guenta goulennit digant Doue ar c'hraç da anaout ho pec'hejou, ha livirit :*

Va Doue, c'hui pehini eo va Barner, hac a aznaf ar goelet eus va c'halon, roït din sclærigen evit compren an nombr hac ar c'hrevusdet eus va fec'hejou. Grit din ar c'hraç d'ho anaout bremâ, eguis ma reot din o anaout en heur ar maro.

*Goude beza examinet piz ho coustianç, goulennit digant Doue ar c'hraç da gaout ur guir glac'har eus ho pec'hejou, ha vedit-èn da douich e-unan ho calon.*

*Considerit penaus dre ho pec'hejou hoc'h eus offanset un Doue quer bras ha quer santel, un Doue quer mad ha quer carantezus, pehini en deus ho crouet evit ho renta ëurus gantâ eternellamant; pehini a so maro er Groas evit ho prena, pehini e leac'h ho precipita en Ifern e punition eus ho pec'hejou, en deus roet amser deoc'h d'en em anaout ha da ober pinigen.*

*Considerit hoc'h ingratiri e quënver un Doue quer mad ha quen din da veza caret.*

*Livirit, e goelet hoc'h Ene, ar pez a so amâ varlec'h; ho sicour a ell cals da gonceo en ho calon ur guir guez ha glac'har.*

MA em bize recevet digant un den an distera loden eus ar graçou hac eus an donesonou am-eus recevet digueneoc'h-hu, va Doue, ne ouffen petra a rafen evit disquez dezâ va anaoudeguez vad.

Mæs allas! eleac'h ho trugarecât, ô va Doue, ha beza anaoudec en hoc'h andret evit quement a c'hraçou hoc'h eus roet din, evit quement a vadelez hoc'h eus bet evidon, evit quement a garantez hoc'h eus disquezet em andret, em eus er c'hontrol disoboisset deoc'h, torret ho lesen santel, hoc'h offanset, hoc'h outraget. Ha quemense evit un netra,

evit ur moument a blijadurez miliguet, a behini ar soncb hebquen am rend leun a vez hac a gonfusion.

Anaout a ràn hervad ne veritàn mui pardoun ebet digueneoc'b, ha ne veritàn nemet pep seurt punition. Avoui a ràn ne veritàn quet memes sevel va daoulagad varzu hac enoc'h oac hoc'h hènvel mui va Zad. Mæs petra a allàn-me da ober, va Doue ha va Salver, nemet en em brosterni dirazoc'b o cofes va fec'hejou, hac oc'h ho supplia d'o pardouni din ha d'o effaci? Me a oar n'er meritàn quet, mæs er goulen a ràn dre ar goad precius hoc'h eus scuillet evidòn.

Prometet hoc'h eus e pardounot d'ar pec'ber pehini a zistroï ouzoc'h a greis galon; me en em abandoun antieramant d'ho misericord, me ho suppli da sellet a druez ouzin; resolvet oun, gant ar sicour eus ho craç, da zènch buez ha da veilla quer mad varnon ma-unan, n'en em rentin quet indin eus ar visericord ho pezo exercet em andret.

Queuz am eos d'ho peza offanset,
Va Doue, din da veza caret,
Me a bromet d'en em viret,
Gant ho craç dious pep pec'het.
Ra vezo va c'halon raonet,



Da beza quellies offanset
Un Doue quer bras, un Doue quer mad,
Sioas din-me pec'her ingrat!

*Sellit petra so bet caus pe occasion deoc'h da goueza en ho pec'hejou ha quemerit er moument-md ur resolution gre da bellaat dious an occasionou-se.*

*Un dra vad e ve deoc'h en em obligea eus a vremâ da ober ur binigen bennâc, quellies gueich ma tigoesse deoc'h coueza er memes fautou, ispicial er brassa anezo.*

*Goude beza en em excitet d'ar gontrition üt da gofes, ha disclæriit ho pec'hejou gant sincerite, gant humilite ha gant glac'har.*

*Pa ho pezo cofesseet ha bet an Absolven, na vanquit quet, querquent a ma viot sortiet eus ar gador, da drugarecât Doue da veza purdounet deoc'h ho pec'hejou, en ur lavaret mui a galon evit a c'henou:*

Me ho trugareca, va Doue, euz ar visericord hoc'h eus exercet em andret.

O peguer bras eo ho madelez d'am pardouni ha d'am receo en ho craç goude quen alies a offans!

Inspirit din, ô va Doue, an oll horrol a dleân da gaout ous ar pec'het.

Va sicourit da resista ous va goal in-

clination, roit din couraich ha nerz evit trec'hi an oll adversourien eus va silvidiguez.

Grit, ô va Done, ne vezo mui netra capabl da ober din coll ho carantez.

*Grit devotamant, ha quenta ma ellot, ar binigen a so ordrenet deoc'h gant ho Tad Confessor, ha bezit fidel da heulia an avisou-mad en deus roet deoc'h evit en em gonservi e graç Doue.*

## PEDENNOU

### ABARS AR GOUMUNION.

*Ar burete a goustianç pehini a rend an den erant a pep pec'het marvel, a ampeich na ve sacrileich ar Goumunion; mæs quemense ne d'é quet avoalc'h evit e renta util ha prafitabl quement a ma tle beza. Seul vui en em breparot da receo ar Sacramant-mâ, seul vui a c'hraçou a recevot : crisqui a raïnt dioc'h ma ho pezo feiz creoc'h, ur glac'har sinceroc'h ho pec'hejau, un humilite vrassoc'h, garantez parfetac'h hac un desir ardan-c'h d'en em unissa gant Jesus-Christ.*

*Chetu amâ varlec'h* Actou fervant a

*galon, pere a ell ho sicour da exita en hoc'h ene an devotion, ar santiïnanchoumad, an desiroa santel, hac an dispositionou all reqais evit coumunia gant mulid ha gant froez.*

*Mæs, evel ne oufac'h jamæs en em brepari dignamant da receo un Doue quer bras ha quer santel, nementd e-unan a rae deoc'h ar c'hraç-se, e tleit e bidi da rei deoc'h an oll humilite, an oll respet, an oll garantez hac an oll barete a c'houlen digueneoc'h, evit ma vezo ho calon un demeuranç agriabl dezâ ha din d'e receo.*

*Quellies gueich ma en em zisposot da Sacramanti, dirigit hoc'h intantion, da lavaret ê, en em broposit ur fin vad bennâc. Livirit eta bremâ :*

### Evit dirigea hoc'h intantion.

Mont a ràn da Sacramanti,
Evit ma illin euori,
Eguis ma reucâu, ma Doue,
Ha countanti e Vajeste.
Da drugarecât ma Autrou,
Evit e oll Madelezou,
Evit obteui e c'hraçou,
Ha pardoun eus ma fec'hejou.
Evit caout an oll vertuziou
Ha dioual oc'h ar pec'hejou

Da drec'hi pep temptation
Ha pep goal inclination.
Me offr c'hoas ma Goumunion
Evit repos an Anaon;
Oc'hpen eviti quement hini
Ma zoùn obliget da bidi.

*Ouspen an intantionou mad-se, e illit caout c'hoas re all hervez ho tevotion, evel an intention da drugarecdt Doue evit ur c'hraç special hoc'h eus recevet digantâ, pe da obteni ur vertuz pe ur c'hraç particulier evidoc'h hoc'h-unan pe evit ho nessa. Ne oufac'h quet caout re a intantionou santel.*

## Act a Feiz.

*Songit ha credit parfet ez it da receo ar C'horf sacr hac ar Goad precius eus ar Vab Doue, ar memes pehini a so bet ganet gant ar Verc'hes glorius Vari, ar memes pehini a so maro er Groas evit redamtion ar bed oll, ar memes pehini a so en Eé leun a c'hloar. Ha livirit :*

Me gred ferm, heh douetanç ebet,
E zàn da receo en effet
Ar C'horf sacr, ha Goad ma Salver
Er Sacramant eus an Auter.
Me gred e recevin ive

Gant e Gorf santel e Ene,
Hac ouc'hpen e Zivinite
Da silvidiguez ma Ene.
Me a gred ar virionez-màn
So disclæriet da bep unan
Gant Jesus hac e Ebestel,
Hac an Ilis bor Mam Santel.

## Act a Adoration.

*Adorit Jesus-Christ gant ar brassa respet a behini oc'h capabl, oc'h e anaout evit ho Crouer, ho redamtor, ho Parner, ho Mæstr souveren. Mar deu ar Bresanç eus a ur Roue da inspira quement a respet d'e bobl, pebes respet na dle quet da inspira deoc'h ar bresanç eus ar Roue ar Rouanez?*

Me hoc'h ador, Jesus ma Salver,
Er Sacramant eus an Auter,
C'hui eo ma C'hrouer, ma Doue,
Ma Mæstr, ma Autrou, ma Roue.

## Act a Humilite.

*Anavezit ne vilitet quet receo un Doue quer bras ha quer santel.*

Pec'her ingrat, piou ez oùn-me,
Da dostât ouzoc'h, ma Doue?
Ar Sænt a so en ho presanç

Leun a respet hac a zougeanç.
Sios, sioas! petra rin-me?
Leun eo a fautou ma Ene;
Biscoas ne veritis netra
Nemet an tourmanchou brassa.

## Act a Gontrition.

*En em exitit a nevez d'ar Gontrition, evit purifia mui-oc'h-mui hoc'h Ene dious quement a alle displijou da Zoue.*

Ecreis ma c'halon me am-eus
Ur glac'har, un hirvod, ur c'heus,
Da beza quement offanset
Sioas ma Salver biniguet.
Ha vezo ma c'halon rannet,
Da beza quelies offanset
Un Doue quer bras, un Doue quer mad,
Siouas din-me pec'her ingrat!
Pardounit din ma fec'hejou,
Dre ho trugarez, ma Autrou,
Pardouni à ràn en effet
Ar re o deus ma offanset.

## Act a Fiziang.

*Tostaït gant fiziang ha gant ur joa santel ous ho Salver carantezus, leun a vadelez hac a viséricord, ha pehini ho convi da zont gantàn ha d'e receo dre ar*

*c'homsou douç ha consolant-mé :* Deutoll davedon-me, c'hui pere a so poaniet hac affliget, ha me ho soulageo.

Pebes joa a so em c'halon
Pa dosta ar Goumunion,
O songeal e ma va Salver
Er Sacramant eus an Auter.
Me voar oun bet ur Mab ingrat;
Mæs Jesus a so un Tad mad,
Pa zeu davedoun e-unan,
Pep seurt graçou a esperàn!
Mont a ràn eta, ma Jesus,
D'ho caout, ma Zad carantezus,
Evit gallout en em voelc'hi
Gant ar Goad eus ho pemp Gouli.

## Act a Garantez.

*Contemplit ar garantez infinit eus a Jesus, pehini goude beza scuillet bete ar berad diveza eus e Goad var ar Groas evit ho prena, a ro deoc'h c'hoas ar memes Goad hac e Corf sacr er Sacramant adorabl, evit mezur hoc'h Ene, evit beza ho refuich, ho nerz hac ho consolation var an douar; hac evit rei deoc'h ur erres eus ar gloar a brepar deoc'h en Eé.*

A greis ma c'halon, ma Doue,
M'ho car, hac ho caro bemde,

Abalamour ma vilitet
Dreist pep tra oll beza caret.
  Me garre, Jesus, ho caret
Evel ar Sænt hac an Ælet,
Mæs, sioas din, pa ne allàn,
Eus ma oll-galloud ho caràn!
  P'oc'h eus ma c'haret, ma Doue,
Me fell din ho caret ive,
Hac èn so den quer maleürus,
Da veva hep caret Jesus?

### Act a Zesir.

*Tostaït ous an Daul santel gant un desir ardant d'en em unissa gant Jesus-Christ evit e c'hloar ha silvidiguez hoc'h Ene. Iit daventa evel un den clòn d'e Vidicin, evel un den en deus sec'het d'ar Feunteun a vuez, evel un paour d'ar Roue a bossed an oll dènsoriou, evel ur C'hrouadur d'e Dad, evel un den affliget d'an hini a ell e gonsoli.*

*Pidit an Itron Varia, hoc'h Æl-mad, ho Patroun da obteni evidoc'h ar c'hraç da ober ur Goumunion devot ha fervant.*

Evel ma clasq ar C'haro dour,
Hac uo den squiz fin e labour,
M'em eus ur c'hoant bras, em Ene,
Da gaout ar feunteuo a vuhe.
  O Tad eternel ma c'hrouer,

Digacit ho mab ma Salver.
Guerc'hes Vari Mam-druezus,
Grit din receo ho mab Jesus.
O ma Æl-mad, ha ma Faëron,
M'ho suppli, pedit evidon;
Sicourit ma simpladurez
Da vont d'ar guir dour a vuez.

*Pa viot var ar poent da sacramanti, livirit e goelet hoc'h Ene :*

YA, va Salver, c'hui hoc'h-unan eo a zen davidon; a belec'h e teu din-me an ëur ma priget va bisita? piou ounme? ha piou hoc'h-hu?

Penaus! va Doue, va indignite ne ra qnet deoc'h pellaat diouzin.

Preparit eta hoc'h unan va Ene d'ho receo, alumit em c'halou an tan eus ho caraotez divin.

*En ur receo an Hosti, livirit interieurament :*

Va Salver ha va Doue, me hoc'h ador hac ho car a greis va c'halon.

*Er mounent ëurus-se ho calon a dleffe teuzi, hac e tleffac'h scuilla daëlou a joa hac a garantez.*

## GOUDE AR GOUMUNION.

*Profitit eus un amser quer precius, ha chomit da neubeuta ur c'hard-heur en ilis d'en em antreteni gant hor Salver, d'e adori, d'e drugarecaat, da exposi dezâ hoc'h ezomou, ha da c'houlen digantâ e c'hraçou.*

*Na heuliit quet ar goall exempl eus ar re a sorti eus an Ilis casi quer buan ma o deus sacramantet.*

*A c'hui a ouffe treti gant mui a incivilite hac a zishonestis un den enorabl pehini a ve deut da renta bisit deoc'h, eguet o distrei ho quein dezâ querquent a ma ve anticet en ho ty, hac ho quitaat e antretien evit trei hac entent ous traou-all? Cetu nze cousgoude e pe fæçoun e ve tretet Roue nn Eê hac an douar gant eals a dud.* O an nebeut a feiz! ô insensibilite! ô caleder a galon!

*Goude eta ma ho pezo coumuniet, en em dennit en ur plaç distro bennâc eus nn Ilis. Adorit Jesus-Christ en ho calon, ur Roue a c'hloar, an hini a ra ëurusdet an Ælez hac ar Sænt en Eê, ar Sourcen eus nn oll madou.*

### Act a Adoration.

Doue Eternel leun a c'hloar,
Crouer an Eê hac an douar,
M'hoc'h ador bremàn em c'halon
Gant respet ha devotion.

### Act a Drugarez.

*Deut d'e drugarecât gant cals a humilite, o consideri peguen neubeut a dra hoc'h capabl da ober evit anaout ur faver quer bras.*

*Evit supplei ha talvouet eleac'h ar pez a vanq deoc'h, offrit dezâ an oll actionou a c'hraç, an oll adorationou, an oll benedictionou, an oll meuleudiou a so bet, a so, hac a vezo rentet dezâ gant ar Sperejou eurus en Eê, ha gant an Eneou santel var an douar; ha lavirit :*

Va Salver ne veritân quet.
An enor d'ho tiguemeret,
Peoaus hoc'h eus-hu bet priset
Disquen en ur galon souillet?
Penaus illin-me, ma Doue,
Trugarecât ho Majeste,
Ne velân netra em Eñe
Nemet pec'het ha paourente?
Ha vezot da jamæs meulet,
Gant quement tra a so crouet,

Rac m'hoc'h eus bet ar vadelez,
Da bisita ur pec'ber quez.

## Act a Garantez.

*Alumit en ho calon santimanchou eus ur garantez tener hac ardant evit un Doue quer carantezus, quer mad, quen liberal en oc'h andret. Rentit dezâ carantez evit carantez, ha livirit :*

A greis ma c'halon, ma Doue,
M'ho car, hac ho caro bemde,
Abalamour ma vilitet
Dreist pep tra-oll beza caret.
Me garre, Jesus, ho caret
Evel ar Sænt hac an Ælet,
Mæs, sioas din, pa ne allàn,
Eus ma oll gallout ho caràn.
Poc'h eus ma c'haret, ma Doue,
Me fell din ho caret ive,
Hac èn so den quer maleürus,
Da veva hep caret Jesus?

## Act a Ofrand.

*Jesus a so en em roet tout deoc'h : en em offrit hac en em roit ive tout dezâ. Pidit èn da zisposi ac'hanoc'h hervez ma pligeo gantâ. Offrit dezâ dreist pep tra ho calon, mæs ur galon leun a anaoudeguez vad, ur galon fidel, ur galon leun*

*a fizianç hac a garantez, ur galon resinet e pep tra d'e volontez santel, hac abandounet d'e brovidanç divin.*

Me offr em plaç, Tad eternel,
Jesus va Mæstr ho mab Santel,
E Gorf, e Goad, e C'houliou,
Evit boc'h oll madelezou.
Me offr c'hoas, eus ma faönrente,
Ma C'halon, ma C'horf, ma Ene,
N'o disprisit quet, ma C'hrouer,
Petra bennâc ma int dister.

## Act a C'houlen.

*Goulennit digant Jesus-Christ an oll graçou a bere hoc'h eus ezom; pctra e ouffe-èn ho reous goude beza en em roet e unan deoc'h. Goulennit ivez ar memes graçou evit ho nessa, hac ispicial evit ar re hoc'h obliget da bidi.*

O va Jesus, sellit ouzin,
Ha roit din ar pez a fell din;
Roit din ar c'hraç d'ho caret bepret,
Hac ar c'hraç, n'hoc'h offancin quet.
Roit deomp oll epad hor buhez
Feiz, Esperanç, ha carantez,
Hac ouc'hpen an oll vertuziou
A enep an oll bec'hejou.
Ma trec'himp dre humilite

Pep orgouill ha pep vanite,
Avarisdet dre larguente,
Lubricite dre chastete.
Dre batiantet fachiri
Ha dre bep carantez avi;
Dre damperanç aṫ gloutoni
Ha dre dilijanç diegui.

*Erfin chelaouit petra a c'houlen ive Doue digueneoc'h interieuramant. Considerit pe seurt defaut, pe seurt inclination fall hoc'h ampeich muya da avanç en hent eus ar silvidiguez; quemerit ur resolution ferm da drec'hi an inclination-ze ha d'en em gourrigea eus ar faut-se.*

*Quemense eo a c'houlen particulieramant Doue digueneoc'h.*

*An action a c'hraç ar vella a ouffac'h da renta da Zoue evit e drugarecât, eo beza sourciussoc'h goude ho Coumunion da dec'het dious ar pez a zisplich deza, ha da bratica ar pez a so agriabl d'e Vajeste.*

*E quemense ive eo e consist ar profit a dleit da denna eus ar Goumunion.*

*Na ancounaït quet, a hed an deiz eus ho Coumunion, da sevel alies ho speret hac ho calon varzu Doue, oc'h ober Actou a Garantez hac a Drugarez evit ar c'hraç en deus grêt deoc'h.*





# TAULEN,

*Dre pehini e queffot æz ar pez a falvezo deoc'h da glasq, hoc'h heul ar Chifr a velit amâ hac a zisquez deoc'h pe e pagen e ma ar pez a a glasquit. Al Lizeren-mâ* (p) *a sinifi pagen.*

## AR C'HENTA LEVR.


CHAB. 1. — Ret eo imita Jesus-Christ, ha disprijout an oll vaniteou eus ar bed, *Pagen* 15
2. Ret eo caout ur santimant humbl ac'hanomp hon-unan, 18
3. Var ar guir squiant, 21
4. Ret eo en em gomporti bepret gant prudanç, 25
5. Gant pe intantion e ranquer lenn al Levriou a zevotion, 27
6. Ne gaver ar peoc'h nemet en ur vortifia e inclinationou direglet, 28
7. Ret e lacaat hor fizianç e Doue hepquen, ha beza humbl, 30
8. Ne renquer quet caout familiarite gant pep seurt tud, 32
9. Var an oboissanç hac ar soumission, 33

10 Ret eo evita an discoursou hac an antretienou inutil, *pagen* 35
11. Var ar voïen da gaout ar peoc'h interior, ha da avanç er vertuz, 37
12. Var ar profit a ellomp da denna eus an afflictionou hac ar souffrançou, 41
13. E pe fæçoun e tleomp resista ouz an temptationou, 42
14. Dangerus eo barn hon nessa, 48
15. Peguen avantajus eo ober hon actionou dre garantez evit Doue, 50
16. Ret eo supporti defautou ar re-all, 52
17. Var ar vuez eus a ur C'hristen mad, 55
18. Ret eo en em excita d'ar vertuz dre exemplou ar Sænt, 56
19 Var an exerciçou eus a ur c'hristen vad, 60
20. Ret eo caret ar silanç hac ar vuez retiret, 64
21 Var ar gomponetion, pe ar glac'har eus ar galon, 69
22. Var ar miseriou eus an den er vuez-mâ, 74
23. Ret ê songeal alies er maro, 79
24. Var ar varn ha var ar poaniou a anduro ar bec'herien, 83
25. Ret eo labourat gant couraich d'en em gourrigea ha da avanç er vertuz, 91

---

## AN EIL LEVR.

CHAB. 1. — Var ar vuez interior, *pagen* 99
2. Pa erru gueneoc'h un humiliation ben-

nâc, en em abandonouit etre daouarn Doue, *pagen* 105
3. Var ar peoc'h interior, 107
4. Var ar burete a galon, 110
5. Var ar gonsideratioo ac'baoomp honunan, 112
6. Var ar joaüsdet eus a ur goustianç vad, 114
7. Ret e caret Jesus dreist pep tra, 116
8. Peguen douç eo beza gant Jesus, ha peguen trist eo beza hep Jesus, 118
9. E pe fæçoun e tleomp en em gomporti, pa vezomp privet eus a bep consolation, 123
10 Var an anaoudeguez-vad a dleomp da Zoue evit e c'hraçou, 130
11. Var an nombr bian eus ar re a gar Croas Jesus-Christ, 134
12. Var ao hent royal eus ar Groas santel, 137

## AN TREDE LEVR.

Chab. 1. — Var antretien Jesus-Christ gant an ene fidel, *pagen* 148
2. Peden an Ene da Zoue evit e supplia da barlant outi antieramant, 150
3. Ret eo chelaou comsou Doue gant humilite hac attantion, 152
4. Ret eo en em gomporti dirac Doue gaot simplicite ha gant humilite, 157

5. Var an effejou admirabl eus a garantez Doue, *page* 161
6. Ur merq eus ur guir garantez evit Doue, eo beza quer fidel dezàn en affliction evel er gonsolation, 166
7. Ret eo cuzet dre humilite ar graçou hac ar faveriou a recevomp eus an Eê, 171
8. Var ar santimanchou bumbl a dleomp da gaout, o consideri petra oump dirac Doue, 175
9. Ret eo raporti pep tra da Zoue evel d'hor fin diveză, 177
10. Peguen douç eo servicha Doue, goude beza renoncet d'ar bed, 180
11. Ret eo examina e zesirou, hac o moderi, 184
12. Ret ê pratiqua ar batiantet, ha mortiña e voal inclinationou, 186
13. Var an oboissanç. 189
14. Ret e consideri jugeamaochou secret an Autrou Doue, gant aoun na guemerremp gloar en hon œuvrou mad, 191
15. E pe fæçoun e tleomp goulen graçou digant Doue, 194
16. Ne dleomp clasq consolation nemet e Doue, 197
17. Ret eo en em abandouni antieramant etre daouarn Doue, 199
18. Ret eo souffr gant patiantet miserriou ar vuez-mâ hervez exempl Jesus-Christ, 202

19. Var ar guir batiantet, hac ar mercou anezi, 205
20. Ret eo anaout hac anzao hor sempladurez, 208
21. E Doue e tleomp clasq hon repos, 212
22. Ret eo derc'hel sonch eus an donæsonou hac ar graçou hon eus recevet digant Doue, 217
23. Pevar dra important evit caout ha conservi peoc'h ar galon, 221
24. Ne renquer quet beza curius da ouzout petra a ra ar re-all. 225
25. E petra e consist ar guir peoc'h hac avançamant spirituel an Ene, 227
26. Var ar guir liberte eus an Ene, 230
27. Hon amour propr hon distro cals dious ar mad souveren, 233
28. E pe fæçoun e tleomp en em gomporti pa zroucprezeguer ac'hanomp, 236
29. E pe fæçoun e tleer invoqui ha meuli Doue en amser an affliction, 238
30. Ret eo implori sicour an Autrou Doue, ha gortos gant fiziaņç e c'hraç, 240
31. Ret eo distaga hor c'halon dious an traou crouet, evit en em sevel betec ar C'hrouer, 245
32. Ret eo renonç deomp hon-unan, ha mortifia hon desirou, 249
33. Var an inconstanç eus ar galon ha var ar burete a intention, 252
34. Peguen douç eo Doue da nep er c'har e pep tra, ha dreist pep tra, 254

35. Epad ar vuez-mâ ne deus den en assuranç a-enep an temptationou, *p.* 257
36. Ne dleer quet ober cals a van eus a jugeamanchou an dud ; 261
37. Evit caout ar guir liberte a galon, e renquer en em resina antieramant da volontez Doue, 264
38. E pe fæçoun e tleomp en em gomporti en hon oll actionou, 267
39. Ne dleer quet en em hasta, hac en em nec'hi gant an afferiou, 269
40. An den n'en deus netra a vad aneza e-unan, ha ne ell en em c'hlorifia a netra, 271
41. Ret eo disprijout enoriou, 274
42. Peoc'h hor c'halon ne dle quet beza fountet en dud, mæs e Doue, 276
43. Var ar squiant væn eus ar bed, ha var squiant ar re a so instruet gant Doue, 278
44. Ne dleer quet en em ambarassi gant ar pez a dremen er bed, 281
45. Ne dleer quet cridi an oll ; æz eo fazia en ur barlant, 283
46. Ret eo lacaat hor fiziañç e Doue, pa zroucprezeguer ac'hanomp, 286
47. Ne deus netra quer poanius, na dleer e anduri evit ar vuez eternel, 290
48. Var an eternite ëurus, ha var ar miseriou eus ar vuez-mâ, 294
49. Var an desir eus ar vuez eternel, ha var ar recompanç prometet d'ar

re a goumbat courajusamant, *pagen* 299
50. E pe fæçoun e tle un den affliget en em abandouni etre daouarn Doue, 306
51. Ma ne illit quet ober an traou brassa ha parfeta, grit mad ar re dister ha coummun, 312
52. Ne dleomp quet en em istim din da veza consolet, mæs quent da veza affliget, 314
53 Evit receo graçou Doue hac e faveriou, e rencomp beza heb attaich evidomp hon-unan, hac evit quement a so er bed, 317
54. Var an diffaranç a so etre an natur hac ar c'hraç, 320
55. Var ar gorruption eus an natur, ha var ar vertoz hac an nerz eus ar c'hraç, 326
56. Ret eo renonç deomp hon-unan, hac heulia Jesus-Christ en ur zouguen hor C'hroas gantâ, 330
57. Hon afflictionou, nac hon temptationou, na memes hon defautou ne dleont quet ober deomp coll couraich, 334
58. Ne dleer quet sounda jugeamanchou secret an autrou Doue, 338
59. Ret eo lacaat hon oll fiziançe Doue, 340

## AR PEVARE LEVR.

CHAB. I. — Gant pebes respet e tleer sacramanti, *pagen* 345

2. Doue a zisquez en ur fæçoun admirabl e vadelez evit an den, e Sacrament an Auter, *pagen* 356
3. Peguen avantajus eo coumunia alies, 361
4. Doue a ra graçou bras d'ar re a gou-muni gant guir devotion, 366
5. Var an excellanç eus a Sacrament an Auter, ha var dignite ar Væleyen, 371
6. Ur pratiq excellant abars sacramanti, eo pidi hor Salver d'hon disqui e-unan d'e receo gant an dispositionou a ell contribui muya d'e c'hloar ha d'hor sanctification, 373
7. Var an examen a goustianç abars tostaat ous an Daul santel, 374
8. En em offr hac en em rei a dleomp da Jesus-Christ, evel ma ze en em offret hac en em roet e-unan evidomp. 378
9. Pa assistomp er Sacrifiç santel eus an Oferen, e tleomp en em offr da Zoue gant quement hon eus, ha pidi evit an oll, 380
10. Ne dleer quet dilesel ar Goumunion evit nebeut a dra, 384
11. Un Ene fidel a denn ur profit bras eus ar Goumunion hac eus ar gomsou Doue, 389
12. Ret eo en em brepari gant sourci abars ar Goumunion, hac en em recueilli gant devotion goude beza e recevet, 395

13. Ret eo caout un desir ardant d'en em unissa gant Jesus-Christ er Sacramant an Auter, 399
14. Var an desir ardant o deus an Eneou santel da goumunia, 402
15. Evit obteni ar c'hraç eus an devotion, e rencomp en em humilia, a renonç deomp hon-unan, 404
16. Ret eo, en ur dostaat ous an daul santel, exposi hon ezomou da Jesus-Christ ha goulen digantâ e c'hraç, 407
17. Var ar fervor gant pehini e tleer receo Jesus-Christ, 410
18. Ret eo soumetti gant humilite e ræsoun d'ar feiz er Myster adorabl eus an Auter, 413

---

PEDENNOU evit an Oferen, *pagen* 417
Pedennou evit ober ur Gofession vad, 422
Pedennou abars ar Goumunion, 426
Pedennou goude ar Goumunion, 434

FIN EUS AN DAULEN.

